

ROUANEZ AN ÆLEZ,

*Pedit evidomp, deiz ha noz,*
*Evit ma zaïmp d'ar barados.*

# MIS MARI,

## MIS MEVEZ,

GREAT

**Gant an Autron PERROT, Person Taolé,**

MISSIONER APOSTOLIC.

(Pep tra evit gloar Done hac enor ar Verc'hes-Vari).



E LANDERNE,

Eus a Imprimeri P.-B. DESMOULINS Mab.

# AN TREGONT A VIS EBREL.

## Petra eo Mis Mari.

An devotion d'ar Verc'hes a zo ker koz hac an Ilis. Caret ar Verc'hes a zo evit eur c'hristen ar pez m'a z'eo d'eur hugucl caret he vam. N'eo ket ret deski d'eur huguel caret he vam, na deski d'eur c'hristen fidel carct ar Verc'hes. An neb a anavez hac a gar Jesus-Christ, en em zant douguet naturalamant da garet ar Verc'hes Vari : n'eo ket possubl caret ar Mab heb caret ar Vam. Rac-ze adalec commançamant an ilis, e velomp ar Verc'hes henoret ha caret gant ar gristenien. An hini a so bet choaset gant an Tad eternel evit he verc'h, gant ar Map evit he vam, gant ar Speret-Santel evit he hried,

a n'e-fe ket din cus hou respet hac eus hor c'harantez? An Arc'heal Gabriel a ne ro ket deomp an exempl da henori Mam Doue? Ne dosta oud Mari evit annonç dezi eo choaset evit beza Mam Salver ar bed, uemet gant eur respet bras. Piou a gred-fe lavaret n'ho defe bet an Ebestel eur respet hac eur garantez vras evit Mam ho Mestr divin? O velet Jesus ker aentus a ker carantezus en andret he vam, an Ebestel a dra-sur, a dlié benori ba caret ar Verc'hes. Epad ma edo c'hoas var an douar, eun niver bras a gristenien a iea da Ephèse evit guelet a saludi an hini a ioa bet choaset evit beza Mam da Vap Doue. Ar Verc'hes a ioa eat da Guear Ephèse, assamblez gant an Abostol Sant Yan pehini a ioa bet roet dezi evit map gant Jesus var ar groas. Sant Ignace, Escop Antioche, en eur scriva d'an abostol Sant Yan, a goms evelhen : e peleac'h ema ar guir gristen a gar e guirionez hor feiz santel, pehini o clevet parlant eus ar Verc'hes, ne c'hoantefe guelet a saludi an hini a so bet cavet din da zouguen en he entraillou ar guir Doue?

Sant Denys, diskibl d'an abostol Sant Paol, en d'ouc ar bonheur da velet ar Vere'hes. Pa en em gavjon e presanç ar Vere'hes, emeza, e ouen seziet oll; guelet a ris en dro dezi eur sclerijen gaer a brillant, hac a ziout he fenn eun niver bras a Elez; seblantout a rea din guelet ar vajeste divin, a p'a n'efe m'eo divennet gant an Aviel, e m'ije en em brosternet evit he adori evel Doue memes, kement oa bras ar c'hloar a velen dirac va daoulagat.

A viskoas hor Mam santel an Iliz e deus henoret ar Vere'hes dreist an oll zent all, hac e deus exeumuuguet ar re o deus lavaret ne dle ket Mam Jesus beza pedet a caret. E pep amser hac e pep bro e zeus bet savet ilizou a celebret goueliou en henor d'ar Vere'hes Vari. Au devotion anavezet dre au hano a Vis Mari, n'eo ket eta eun dra nevez, petra bennac m'eo koz en Iliz, etouez ar gristenien. Chetu ama penaos eo bet savet an devotion-ze, pehini a zeu eus an Itali.

Eur plac'h devot a lavaras e vije mad consaeri eur mis hed-a-hed, da benori

Mam Doue. Eun niver bras a eneou devot a gavas mad kemense ; choas a rejont ar mis caëra eus ar hloas, mis mae, galvet abalamour da-ze, Mis Mari. An devotion-ze savet da guenta e Rom, dindan daoulagad an Tad santel ar Pab, en em skuillas ac'hano e herr amser e kearioual eus an Itali, a dreist oll e Naples hac er Sicile. Var dro fin ar c'hantvet diveza e oue anavezet e Franç e peleac'h e oue diguemeret gant pres a gant joa, gant an oll. An devotion-ze a zo het approuet gant ar Pap PIE VII pehini en deus accordet pe staguet outi kals induljançou, evit creski devotion ar gristenien. Beza e z'eus tri c'hant dervez induljançon evit pep dervez a vis mae, evit kement hini a rai, pe e public pe en ho fart-ho-hunan, eur beden pe eur pratic a zevotion bennac en benor d'ar Verc'hes ; hac ouspen euu induljanç plenier an dervez m'a plijo ganto, gant m'a covessaint, m'a recevint ar gommunion, a m'a pedint, ervez ar c'hustum, evit izomou an iliz, evel m'a z'eo intantion an Tad santel ar Pap,

Lavaret a helleur penaos devotion Mis

Mari a zo hirio e Franç, koulz hac en oll hroiou catholic, devotion ar hohl. Anavezet, caret a pratiket eo e kement parres zo, var ar meaz koulz hac e kear. Eun dra gaer eo guelet an niver hras a dud pere, ehars er c'heariou, a ia hep pardaez, epad Mis Mae, d'an Ilizou e peleac'h e rear Mis Mari.

Var ar méas, guir eo, an oll ne hellont ket mont hep pardaez d'an Iliz evit aelou cana canticou a prezec coumsou Doue, mes an oll, a fell dezo oher Mis Mari er guear, en ho doare : kaai e kement ty zo e vez lavaret er pedennou dious an noz, eur chapelet, pe da neheuta eun dijenez en henor d'ar Verc'hea.

Ya, eur gonsolation vras eo guelet ar prez gant pehini e rear Mis Mari; o velet aoteriou ar Verc'hes en dro dezo eur bohl tud ; o velet en tyegueziou an tad, ar vam, ar vugale, ar servicherien renket en dro da imach ar Verc'hea hac o pedi pe o caua devotamant assamblez, a n'eus ket a leac'h da gredi a da caperout en devezo Doue truez ouzomp.

En amzer ehet n'eus het great d'ar Re-

ligion Catholic, brassoc'h na terruploc'h brezel, eguet ne rear hirio, mes en amser ebet ive n'eus pedet ar Verc'hes muioc'h eguet n'a rear hirio, hac an iliz diouallet ha sikouret gant Rouanez an Env, a zavo evel ur vag skan, var gorre an houl hac an tarziou mor.

O pedi bep pardaez, ama en Iliz pe en hon ty, sonjomp e z'eus millionou a Eneou devot o pedi assamblez ganeomp, e pep korn eus ar bed. Kement re a c'halv Doue ho zad, a c'halv Mari bo mam. Mes sonjomp a zoare vad penaos ar guella moyen da ober Mis Mari, eo renonç a vrema d'ar pec'het, d'hor goal habitujou.

Guerc'hes santel, guelet a rit ama bo pugale daoulinet dirazoc'h ; grit cur sell a druez outo, ho pezet sonch e zouc'h hor Mam ; m'ar d'oump bet bete vrema bugale direspet, ni fell deomp hoc'h henori hac ho caret da viken.



# KENTA DERVEZ.

## Evit petra oump crouet.

Ar Verc'hes a lavar e vezo galvet eūrus gant an oll rumou tud, abalamour ma z'eo bet choaset da Vam da Vap Doue. *Beatam me dicent omnes generationes*. A ni ive, christenien, a n'e hellomp-ni ket beza galvet eūrus p'a z'eo guir oump cronet evit servicha Doue er bed-ma a beza eūrus ganta er bed-all?

Pa reomp eur sell en dro deomp hac a zioud hor penn, e velomp peuvennou eus galloud a furnez an Aoutrou-Doue. Mad, christenien, an oll burzudon caër a velomp er bed, en Env a var an douar, a zo great evidomp-ni, abalamour deomp-ni. An heol ker caër, ker skedus, ne zao

bep mintin nemet evit rei deomp sclerijen a renta dre he dousder an douar froue-zus. Al loar hac ar stered a velomp o luguerni er firmamant, n'int great nemet evit hon hincha epad tevalijen an noz. An douar var behini e kerzomp a ro hed a frouez evit hor magadurez a magadurez al loenet pere a zo hor servicherien. Eur veach c'hoas, kement zo er bed, a zo great evit an den. Pa n'a vezo mui a dud, ne vezo nac heol, na loar, na stered; ne servichent da netra.

Mes nac an den, evit petra e-fe great? Evit petra e-fe er hed? Evit anaout, caret a servicha Doue. Ar virionez-se hon eus desket en hor hugaleach, mes en ancounac'hât a reomp re aliez, siouaz?

An heol, abaone commançamant ar hed n'en deus ket manquet enn dervez da sevel a dà rei be sclerijen ; al loar, ar stered, ar mor, an douar, en eur guer, an oll graouadurien mud, a ra ho dever, a heul al lezennou merket dezo gant Doue, hac an den a gred lavaret da Zoue : me ne zentin ket ouzoc'h. *Non serviam.* Pebes follentez! pehes ingrateri!

Doue en deus roet deomp enr c'horf hac enn ene. An ene a dra sur, eo al loden vella, al loden talvondussa ac'hanomp, pa z'eo guir ne dle james mervel, e leac'h ar c'horf, sortiet eus an douar, a zistroi adarre d'an douar, evit ressuscita, guir eo, da fin ar bed. Gouscoude an darn vuya eus an dud n'ho deus sourci nemet eus ho c'horf. N'eo ket m'ave divennet caout sourci eus hor c'horf hac eus hor yec'het, mes cboum heb sonjal en bon ene, en hor silvidiguez, e Done hor c'brouer, kement-se a zo eur folleutez bac eun dallentez vras. Petra lavarfac'h ens eun tyek pehini en deus daou hark, unan hihan a douar fall, eguile eur park caèr a douar mad? an denma en deus casset he amser epad ar bloaz o labourat an tam douar fall, heb ober an disterra labour en he bark hrss. Pa zeu amser an eost e za d'en em glemm ond be amezeien abalamonr m'en deus enn eost fall a nebeut aneza. He amezeien a c'hoars deza en eur lavaret : m'as karjes heza labouret da zonar mad es pije het greun da lacàt en da c'brignol.

Chetu ase ive, christenien, petra c'hoarvezo en heur ar maro gant an hini n'en devezo het sourci nemet eus he gorf heb caout sourci ebet eus he ene, eus e silvidiguez.

Sonjomp aliez, christenien, eus ar pez a lavar hor Salver en aviel : petra servich d'an den gounit oll vadou ar hed-ma m'a coll he ene?

Sonjomp e z'oump hugale da Zoue, crouet evit Doue ;

Sonjomp eo an Env hor hro, a n'emoump var an douar nemet estranjourien, perc'hirinet, pere a dle mont d'al leac'h m'ema ho zad hac ho guir vro.

Lavaret a reomp hemdez en hor Pater : hon tad pini so en Env... ho rouantelez deuet deomp. M'a n'e sonjomp nemet e madou, e plijadurezou, en henoriou ar hed-ma, e reomp goah a Zoue pa leveromp hor Pater.

N'en em lezomp ket da veza touellet gant traou ar hed ; savomp hor speret huelloc'h, sellomp var zu an Env a lahouromp a zevri evit m'a hellimp mont eun deiz da velet Doue evit pehini oump

crouet. N'en em glemomp ket eus ar poaniou, ar c'hlenvejou, ar c'hollou, an afflictionou a erru ganeomp er hed-ma; an traou-se oll eo an delez evit pignat en Env. N'oump ket great evit an douar, rac-se ne hellomp ket beza eürus var an douar. Ar pesk tennet eus ar mor pe an dour, ne zale quet da vervel. Perac? abalamour n'eo ket great evit beva var an douar. Evelse ive au den ma ne za var zu an Env en em fazi, a ia da goll. Ar zent ne gollent james ar sonch eus a Zoue bac eus an Env. Ar sonch-se a ioa ho nerz bac ho skoazel.

### Exempl.

Sant Martin, Escop Tours, o veza coezet clan, ne haoueze da bedi en despet d'he boaniou. He ziskibien hac ar re a ioa en dro deza a lavaras deza evelhen : n'eo ket eas deoc'h pedi var linen ho kein evel m'a emouc'h, troit eun tamik var ho kostez evit en em ziskuiza. Lezit ac'banon, a respontas ar Zant, lezit ac'hanon da sellet oud an Env eleac'h sellet oud an douar, evit m'a velo va ene an bent e deus da ober.

Pa edo var ar poent da vervel, an drouc-spered a apparissas dirazan. Petra glaskes a-ze, Ioan milliguet, a lavaras ar sant? kea kuit, ne gavi netra ennon-me bac a ve dit; n'emeus quet labouret evidot. Prestic goude e varvas, oajet a eur bloaz a pevar-uguent. Diguemeret e oue gant an Elez a bere ar c'hân melodius a oue elevet gant meur a hini hac e particulier gant sant Severin Escop Cologne.

O! pe guen eürus eo en heur ar maro, ar c'hristen n'en deus ket collet epad he vuez ar aoneh eus an Env.

Guere'hes santel goulennit evidomp ar c'hraç ne ankounac'haimp james evit petra oump crouet. Amen.



# EIL DERVEZ.

**Servich Doue n'eo ket diessoc'h evit servich ar bed.**

Eun dra hebken, eme hor Salver en Avicl, a zo necesser. A heza pinvidic eo? Nan. A beza yac'h eo? Nan. A caont plijadur hac eazamant eo? Nan. A heza henoret gant an dud eo? Nan. Petra eo eta? servicha Doue, savetei hon ene, gounit ar barados. Petra servich d'an den, a lavar c'hoas hor Salver, gounit ar bedma oll, m'a koll he ene? Madou, henoriou, plijadurezou ar bed-ma, ne d'int nemet mogued hac avel. Gousconde, siouas! an darn vuya eus an dud ne glaskont nemet an traon-se. Kaër en deus Doue lavaret dezo : saveteit hoc'h ene, claskit da guenta ronantelez an Env, ar

madou celestiel pere ne vezint ket lamet diganeoc'h, ne zonjont nemet en ho c'horf hac e traou ar bed. N'eo ket m'a n'ho defe c'hoant da vont d'ar harados, mes carout a rafent gounit an Env bep poan, heb labour. Pa goumzeur dezo a servich Doue, e cavont kant digarez evit choum eh oher ar pez zo gourc'hemennet gant Doue. Lavaret a reont : n'eo quet possuhl oher kement a ordren lezen Doue, kement a lavar an Aviel hac ar veleyen. E servich Doue, a leveront c'hoas, n'eus nemet poan ha trisdiguez.

Chetu an digarezou dre here an dronespered a zeu abenn da bellaat diouc'h servich Doue eun darn vras a dud. Guelomp, e nebent coumzou peguer faos a peguen troumplus eo an digarezou-ze.

A n'eo ket just e rafemp evit servich Doue ar pez a rear evit servich ar bed?

A n'eo ket just e rafemp evit silvidiguez hon ene ar pez a reomp evit huez a yec'het hor c'horf?

Spounta reomp pa glevomp an Aviel o lavaret deomp : « m'ar deo ho lagad deou » eun occasion a bec'het evidoc'h, dif-

» frammit hen eus ho penn a taolit hen » pell diouzoc'h. An neb ne renonç ket » d'he volontez he-hunan a n'e zeu ket » d'am heul en eur zouguen he groas pep » deiz eus he vuez, n'eo ket din da veza » va diskibl.... M'a na rit pinijen e zeot » oll da goll er memes fesson. Au neb a » fell deza savetei he vuez, a gollo he » vuez. » Ar maximou-ze eus an Aviel a lavar deomp penaos e rankomp heza prest da guittât ar pez a garomp mnia, hor c'herent, hor mignounet, hor bro, m'ar deo kemense necesser evit gloar Doue a silvidiguez hon ene, a penaos e tleomp zo ken heza prest da rei hor buez, da souffr ar maro, kentoc'h eguet consanti da offanci Doue, da oher netra control d'he lezen; hac eo red oher pinijen evit caout ar pardon eus hor pec'hejou.

Kuittât hor c'herent hac hor hro evit servich Doue a gavomp eun dra diez a poauius hras. Gouscoude e velomp hemdez ar varc'hadourien, hac an dud a vor oc'h oher an dra-ze, evit gounit un neheut arc'hant, evit destum danvez. Eur servicheur hac eur servicherez en gra ive, e-

vit caont da fin ar hloaz, eun dournadic mouniz.

Petra ne rear ket evit ar c'horf pa en em gaveur da veza clan pe istropict? Eva a rear ar remejon ar c'hoerva, an donjernssa, choum a rear eiz dez, pemzec dez hac ouspen, heh dihri na hara na kik, m'ar deo ordrenet gant ar medicin; gouzaon a rear lezel trouc'ha eur vreac'h, eur c'har kentoc'h eguet mervel, gant an eaprenç da vervel un tamic divezatoc'h.

Eur soudart a zo dishenoret ma kemer an teac'h deiz an emhgann; gouzout a ra eo sur da veza lazet o senti oud he gapiten pehini a ordren deza m'ont d'an tan; n'eus fors, senti a rai, mervel a rai, e zever eo; guell eo ganta ar maro eguet an dishenor.

Er guelet a rit, christenien, servich ar hed n'eo ket eassoc'h eguet servich Doue. Pa vez kistion da zestum danvez pere a rankot da guittàt abred pe zivezad; da renta ar yec'het d'ar c'horf-ze pehini a zistroi heh dale e poultr hac e ludu; pa vez kistion da goll an henor pehini ne deo nemet mogued, tud ar hed ne gavont netra re

ziez; mes pa vez kistion eus servich Doue, da zestum madou spirituel pere hon heulio dirac Doue; da renta ar yec'hed d'hon ene pehini ne varvo james, oh! heuse e cleveur an dud-se oc'h en em glemm hac o lavaret : n'eo ket possubl oher ar pez a lavar an Aviel. Pebes dallentez! pebes lachete!

Murmuri a grosmolat a rit, c'hui plac'h yaouank, pa ordren deoc'h ho Confessor kuittât ractal an ty-ze epeleac'h emouc'h en danjer da goll ho reputation hac oc'h ene : c'hui, tud yaouank a tud oajet, pa ordreneur deoc'h oher vijil, oher koraiz; c'hui, labourerien hac artizanet a ia d'ar foariou ha d'ar marc'hajou, pa levereur deoc'h eo ret heza christen hac henori ar religion e pep leac'h, heb aon rac goaperez an dud difeiz; en eor guer diez e cavit pep tra pa vez kistion a Zoue hac eus hoc'h ene, hac evit servich ar hed ouc'h dizamant oud ho poan.

Evit servicha Doue, ne faot, eme sant Thomas, nemet holontez vad. Doue, christenien, ne c'honlen ket digaueoc'h e rafac'h traou dreist-ordinal, mes m'a

rafac'h an deveriou eus ho stad evit plijout deza. Eun tyec, eur micherour, a zo fidel da lavaret he beden noz a mintin, hac a implich mad he amser epad an deiz, a zo eaz deza servicha Doue a mont d'ar barados. Leveromp alies : n'em'oun er bed nemet evit servicha Doue hac evit savetei va ene : en em savetei a fell din cousto pe gousto.

### Exempl.

Sant Bernard a ioa eun dijentil yaouank, eun den caer, desket mad, galvet da gaout er bed enr renk huel. He aperet lem hac he zescadurez a zigore deza hent an benoriou. Pa deuas ar poent da choas eur stad a vuez, Bernard en em gavas nec'het meurbet ; he famill hac he vignounet a boulze anezan varzu an benoriou, ar c'hargou huel, mes Bernard a ioa bet savet gant enr vam devot pehini e doa great deza abred anaout an neant hac ar vanite eus a draou ar bed ; he vam a ioa maro, mes ar sonch anezi a-rea deza sonjal er vuez da zont, hac a reas deza erfin kemeret ar resolution da zilezel servich

ar bed evit en em rei da servich Doue. Ober a reas kement dre he goumsou a dre he exemplou, m'a teuas he vreudeur bac he vignounet pere ho devoa clasket he zistrei, da ober evelda. Guelet a re-jeur neuse Bernard heuliet gant eur vandennat tud yaouank eus ar famillou guella eus ar vro, o renonç d'an avantachou caer a hellent da gaout er bed evit en em gonsacri da servich Doue.

## TREDE DERVEZ.

### Ret eo servicha Doue abred.

D'an oad a dri bloaz ar Verc'hes a oue kasset d'an Templ evit en em gonsacri da servich Done. Ato douç, ato humbl, ato sentus, ato serviabl e kever he c'hamaladezet yaouank. Mari a ioa d'an oad-ze eur burzud a zantelez.

O! Nac e zo eürua ar vugale a ro abred ho c'halon da Zoue! Mes allas! bian eo an niver anezo. A veac'h m'a zeo dent eur paotr d'an oad a bemzec, c'hoezec vloaz, m'a veleur aneza o tilezel nebeut a nebeut, bini da bini, he braticou a zevotion : Ne lavar mui e chapelet, ne za mui d'ar c'hatekiamou, ne za mul ken aliez da goves, ne zigor mui he galon d'he Dad confessour... Eur plac'hik d'ar memes oat a veloc'h ive oc'h en em bellaat nebeut a nebeut dious Doue, hac oc'h en em rei da beul trein ar bed.

N'eo ket m'ho defe an dud yaouank-ze ar sonch da guitât servich Doue evit james. Nan, nan; divezatoc'h, emezo, pa vezimp avansetoc'h en oat, ni a chencho a vuez, ni en em gonvertisso; pep tra en deus he amser, ret mad eo kemeret ar blijadur keit a ma zoar yaouank. O pebea ingrateri! pebez follentez! tud yaouank, selaouit nn nebeudic, me bo ped.

Piou en deus bo crouet? Piou en deus roet deoc'h enn ene bac eur galon? Doue, a n'eo ket guir? Evit petra eur galon ne-

met evit caret ho Crouer? Gouzout a rit-hu petra livirit da Zoue en ho calon? — Va Doue, c'hui oc'h eus va c'hrouet, kement mad am eus a zeu diganeoc'h; gouzout a ran e fell deoc'h va renta eürus, mes, va Doue, ar hed am galv, hac a hromet din a bep seurt plijadurezou; c'hui, va Doue, c'hui a gavin ato, eleac'h pa vezin deut da veza coz, ar hed ne roi ket din ar plijadurezou-ze. Pa n'en devezo mui ar hed affer ac'hanoun, ô, neuze, va Doue, me zistroi d'ho caout, a c'hui ho pezo ar vadelez d'am diguemeret. A n'eo ket a-ze, tud yaouanc, ar pez a livirit, n'eo ket a c'hinou marteze, mes e goeled ho calon? A possubl eo ober da Zoue enn injur brassoc'h? D'ar hed al loden vella, an amser gaëra eus ho puez, a da Zoue restadou ar hed! Ranna a rit ho kalon etre diou lodan, n'ouc'h ket divezet aoualc'h evit o rei ho diou d'ar hed, Doue en devezo unan, mes an dichoas en devezo. Ar Juzevien guechall a roe ar brefaranç da Varrabas var Jesus, a c'hui iva, tud yaouank ingrat, a ra e-veldo. En em fazia a rit, a kals zoken;

c'hoant ho pefe da veza da Zoue, d'ar bed, a d'an drouc-spered assamhles; mes allas! Jesus-Christ e-hunan a lavar deoc'h: n'oar quet evit sevicha daou vestr. Plac'hed kristen, sonjit alies er setanç prononçet gant hor Salver Jesus, hac e tiouallot guelloc'h dious plijadurezou tromplus ar hed.

An dud yaouank o deus het deskadurez a kelenuadurez kristen, evel o deus an darn vuya e Breiz-izel, ne zilezont ket servich Doue, heh santout rehechou a goustianç; mes an drouc-speret a zo var evez, hac evit mouga ar rehechou-ze, e lavaro deoc'h: ô divezatoc'h e zi adarre d'ar rosera, da goves, da zakramanti; penaos e fell dit terri da voal habitujou? divezatoc'h ez-pezo muioc'h a amser, hac e vezo eassoc'h dit dont a henn da hlega an ioulou fall a zo en d'ha galon. Livirit, c'hui tud coz, tud avancet en oat, a n'eo ket er c'his-se eo ouc'h het troumplet a touellet? Tud yaouank, da heleac'h e zit? — d'ar harados. — Hac e leac'h mont gant hent ar harados, e tec'hit divarneza hac e kemerit an hent a ya en tu control

beo d'ar barados. N'eo ket hounnès ar voyeu da dizout penn ho kueach.

Eur blantennic uevez-lequeat en donar a helleur da derri, da hlega, pe da zis-c'hrisienna, mes lezit anizi da greski e-pad uguent pe dregont vloas, a ne hellot mui nac e zerri, nac he flega, nac e zenna eus an douar, nemet kemeret a rafac'h pal, pioch, houc'hal, a tud all d'ho sicour

En dra ma zouc'h yaouank n'e deo netra deoc'h plega a trec'hi ho koal ioulou, mes ma roit amser dezo da greski, e zeus danger hras ne deuot james a benn anezo. N'eo ket hep ræson e lavar ar Speret-Santel dre c'hinou ar fur Salomon : an den yaouank a gozo en e voal habitujou, ha viçou he yaouankis a ziskenno ganta er hez.

A c'hui a vel kalz a dud koz o chench a vuez? An nep zo mezvier en he yaouankis, a vezo mezvier en he gozni; an neh en deus tremenet amser he yaouankis el luhricite, a vezo luhric en he gozni; da viana eu e zesiron, en he galon. O peguen eürus an den en deus servichet Doue adalec he vugaleach? Guelet a rai

ar maro o tostât hep anken na dizesper.

### Exempl.

HISTOR SANT HERVÉ.

—

**Quenta Chabist.**

Eur ganaouen pe eur vouerz coz a lavar eus a Sant Hervé :

Sant Hervé en he yaouankis
A ioa admirabl e pep guiz.

Sant Hervé, ganet var dro ar bloaz 515, e Maner Lauriou e parrès Guitevede, a ioa map da Arvian ha da Rivanone, tud santel ha tud guisziec en o amser. Sant Rionare ha Sant Urfol a ioa eontret da Sant Hervé.

Ar priejou santel-mâ n'ho doa ken buguel nemet Hervé, hac he garet a reant kalz, muioc'h c'hoas abalamour ma zoa dall. Vouestla a rejont ho bugnelic da Zoue, hac Hervé, kelennet gant eun tad hac eur vam ken devot a gommauças da garet Doue kentre m'en doue an usach a

reson. Eun dudi oa guelet ar bugnel o pedi Doue, o yun evel un den hras. Kuitât a rea he vele bihan evit kousket var an douar yen. Guele bihan Sant Hervé a zo het miret epad pell amser, e chapel Sant Yan Queran, pehini a ioa guechall eun dré eus parres Tréflaouenan.

Saut Hervé n'oa nemet seiz vloas pa varvas he dad : ar huguel a gonsole he vam :

> Va Mam baour, eme Sant Hervé,
> Sonjit e madelezou Doue !

Hac ar vam a garie he map muioc'h-vuy, hac a goumse deza aliez eus an Aoutrou-Doue, hac an histor a lavar evelhen:

> A bez e devoue an benor
> Da ober eur Zant eus he minor.

Hervé a ioa anavezet e pep korn eus ar vro hac an oll er galve minoric santic, ar santic. — Hervé a vouie kalz traou dindan eor, ar psalmou, an hymnou, hac en em hlije o cana :

> Cana meuleudiou d'a Zoue
> A ioa plijadur he Ene.

Sant Hervé a reas kalz miraclou epad he vuez, divezatoc'h e countimp ar rest eus he histor.

*Ave Maria...*

---

## PEVARE DERVEZ.

**E servich Doue e caveur muioc'h a joa eguet e servich ar bed.**

Saludomp ar Verc'hes Vari pehini a guemer an hano a servicheres da Zoue. — *Ecce ancilla Domini.* Ni ive, kristenien, m'ar fell deomp plijout d'ar Verc'hes, a rank beza servicherien da Zoue.

Deac'h hon doa guelet pe guer faos eo an digarezou a gaveur evit choum heb servicha Doue. A n'eo ket ret en defe eun den collet he skiand vad evit credi a lavaret eo impossubl oher ar pez zo gourc'he-

mennet gant Doue? Petra! Doue, ar guella eus an oll dadou, a c'houlen m'a rafemp traon a zo en tu all d'hor gallout! Nan, nan kemense ne ell ket heza guir; Doue ne c'hourc'hemen netra impossubl. Gant graç Doue an den a hell oher kement zo gourc'hemennet.

Diskuezet em'eus deoc'h, c'hristenien, n'eo ket diessoc'h aervich Doue eguet servich ar hed; hirio e raimp hor meditation var an dousder hac ar joa a gaveur e servich Doue.

Tud ar hed en em fazi kalz o credi hac o lavaret ne z'eus e servich Doue nemet poan a tristidiguez. Guir eo, rac Jesus-Christ e hunan en lavar, ne helleur gounit ar haradoa nemet dre hoan a violanç. Mes ar memes Jesus-Christ a lavar ive eo he aervich leun a zousder. Poan a zo o trec'hi an ioulou fall a zo en hor c'halon. An ourgouil, a luxur, ar goler, a zo enehourien ne hellomp ket da drec'hi heb poan, heb comhat. Ya, poanius eo pardouni da eun den a ne glask nemet ober drouc deomp; souffr ar haourentez hac an injustiçou; Mea ar hoan-ze a zo rentet

douç dre ar garantez. An neb a gar a lavar levr an imitation, ne sant ket a boan, pe ma sant poan, he boan a zo douç hac agreabl. Daoust hac e servich ar bed ne santeur poan ebet? Oh eo, hac ar bed n'en deus leuzou ebet evit doussât ar boan-ze. Ar vuez-ma a zo eun draonien a zaelou; ne c'hoi tozomp ket eta beza bep poan a tribulation, mes claskomp hor joa hac hor c'honsolation e servich Doue.

Piou eo ar re a gleveur muia oc'h en em glemm hac o lavaret int reuzeudic? a servicherien Doue int-hi? Nan, Nan, guir servicherien Doue a velot ato laouen a countant.

Goulennit oud an den yaouank-ze pehini evel Joseph gueeball, a dee'h dious pep goal compagnunez evit gallout miret he galoun pur a chast, goulennit a countant eo, hac e responto deoc'h ker buan, n'en deus avi ebet oud plijadurezou ar bed.

Goulennit digant ar plac'h yaouank-ze pehini, evel Suzanna, a varfe kentoc'h evit coll he henor, goulennit a countant eo hac e respounto deoc'h gant ar pro-

phed David : ya conntant oun, eun dervez hehquen tremenet e servich Doue, en iliz dirac Jesus, a zo guelloc'h eguet mil tremenet en chatou ar hed.

A n'eo quet eürus an tad a famill-ze pehini a vev e doujauç Doue, pehini a laca he hoan da oher eus he vugale christenien vad dre he goumzou hac he exemplou ?

A n'eo ket eürus ar vam-ze pehini n'e deus ken sourci nemet da zihorren santelamant he hugale, da ziski dezo caret Doue dreist pep tra ? ô eo ; ar peoc'h a velit pintet var ho hisach, a zo ar melezour eur ar peoc'h a zo eu ho c'halon.

Ne gavot ket unan eus ar re a servich Doue a galoun vad, a ne lavarfe deoch e z'eo countant eun adversite koulz hac er hrosperite. E kreis he oll hoaniou e chomm ganta an esperanç eus eur vuez guelloc'h.

Claskit hrema e touez servicherien ar hed unan hac a lavaro deoc'h eo countant ; ne gavot ket unan hehken. Nan, nan, n'eo ket eürus an den yaouanc-ze, ar plac'h yaouanc-ze goude heza tremenet

ar zul en dansou: n'eo quet eürus ar galon e pehini ema diaoul al lubricite.

Hac eürus e bell beza an tad a fàmillze goude beza dispignet en hostaleri ar pez en doa gounezet epad ar zizun, goude beza rivinet he vugale? Nan, nan.

Hac eürus eo an den pinvidic-ze pehini ne sonch nemet da zestum arc'hant? Sul vui sul c'hoaz, n'e deo james countant. Eürussoc'h e ve m'a rafe an aluzen.

Ar bed, eur veach c'hoas, gant be enoriou, he vadou, he blijadurezou, ne hell ket renta an den countant: an esperians en desk deomp. Peur, kristenien, ouc'h en em gavet countant? an derveziou eürnssa eus o puez a n'efe ket an dervesiou m'a zouc'h bed fidel da servicha Doue, m'a zoc'h bed o coves, o comunia, m'a oc'h bed eus gread ho mission pe bo retret? a n'eo ket eta eur follentez kuitad servich Doue evit servich ar bed?



## Exempl.

### HISTOR SANT HERVÉ.



**Eil Chabist.**

Histor buez ar Zent eus hor bro a ra ato plijadur deomp; rac-ze me fell din counta deoc'h buez sant Hervé; al loden guenta hon eus countet dija.

Prest goude maro he dad, pehini a varvas e maner Lanuzouarn, e parrès Plouenan, Hervé a guemeras ar resolution da renonç d'ar bed; lavaret a rea ive d'he vam cu em gonsacri da Zoue :

> Lezit sourciou ar bed-man.
> Evit mui entend ountan.

Ar vam a zentas oud ar map hac en em rentas leanez. Mes abars mont kuit, e claskas eun den yaouank fur evit diouall a bleunia he map, abalamour ma zoa dall. Caout a reas unan hanvet Guic'haran pehini a ieas gant Hervé da leac'h ma c'houlenne mont, hac a glaske an aluzen evito ho daou. Eun dervez Guic'haran a

guemeras al loden vrassa, a c'hoas e lavare : hâr deoc'h, va mestr, a réaz dime. Ar paour keaz dall a respont : Hervé na vel netra, mes Doue a vel oll. Beza e z'ens hirio c'hoas, tost da vourg Lanhouarne, eur feunteun hanvet feunteun Sant Hervé, abalamour Sant Hervé a reas d'ar fennteun-ze sortial ens an douar, ervez ar pez a lavar ar vouerz :

He vaz en douar a lakeas
Hac eur feunten gaer a zavas.

Eun dervez all Sant Hervé o vont dre eur gueariaden, potredou en em lakeas da oher goap aneza en eur lavaret : ma eaz-te, hornic? ma eaz-tu, dallio? Perac, a respount Hervé, e rit-hu dime ar rebechou-ze : me n'oun ket kaos ; a ne ouzoc'h-hu ket eo Doue en deus hor great ar pez m'a z'oump?

Doue a hunissas ractal ar goaperien yaouank pere a choumas ato hiban evel korriket.

An histor a lavar c'hoas penaos eun dervez m'a zea ar Zant dre an hent diarc'hen, evel m'a zoa he gustum, e stokas

he dreid oud ur meau distaguet dious eur garrek. Hervé a laoskas cur glemmaden, hac ar garrek-se a zeuas da veza ker calet m'a ne hallas pelloc'h den distaga eun tam diouti ; ar garrek a so galvet ahaoue ar roc'h-dir, hac a so en eun andret hanvet coadic Sant houarne, e parrès Guinevez-Lochrist.

Histor sant Hervé a lavar e reas ar miraclou-ze pa voa c'hoas yaouankik. Doue dre eno a roe da anaout e roe sicour hac assistanç d'he servicheur.

## PEMPET DERVEZ.

### Ar respet hamen

Ar Verc'hes a enkant huel he feiz a meurdet an Aoutrou-Doue, er c'hantic caer a ganomp bep sul er Gousperou, hac a vezo canet bete fin ar bed. *Magnificat anima mea Dominum.*

Ni hon eus ar memes kreden, ar memes feiz evel ar Verc'hes, mæs ar respet humen a vir ouzomp alies da ziskoes hor feiz dirac an dud.

Petra eo ar respet humen? caout mez da ziskoes oump christenien, da oher hon deverion a religion, en aoun da veza goapeat gant certen tud. Ar respet humen a zo eur pec'het, ha gouscoude eur pec'het commun meurhet.

Eur sondart a dro kein, a guemer an teac'h deis ar gombat, an'emhgann, a zo eun trubard, eun den digalon, hac a zo dihenoret evit biken. Eur c'hristen a nac'h he feiz, he religion, dre aoun, dre vez, a ra evel ar soudart-ze.

Eur map pehini a zianzao he dad abalamour he dad n'eo ket pinvidic na guisket caer, a n'e-fe ket kemeret evit eur bnguel dinatur, enn den heh calon? — Eur c'hristen pehini en deus mez eus he religion, a ra evel ar huguel dinatur-ze, dianzao a ra he dad. Eur mignoun pehini en dens mez o velet he vignonn, abalamour m'a zeo paour, hac hen a virit an hauo a vignoun? Nan, nan. Eur c'hristen

en deus mez oc'h oher be bedennou dirac an dud, a zo eur mignoun faos, eur mignoun treitour.

Guelet a reomp ar mevellou hac ar plac'het a zo o servich tud benorabl, tud pinvidic, o veza fier a glorius eus bo c'hondition. A servicherien Doue ho deus mez eus ho mestr. Pebez follentez!

Dilezel servich ar Roue deiz ar gombat; dianzaon ha disprijout hon tad pe hor mam; dianaout eur mignoun; — An traon-ze a zo condaonet gant an oll, a den n'en deus c'hoant da dremen evit eun trubard nac evit eur buguel dinatur; mes e kenver Doue, an traou-ze ne reont skorpul ebet.

Goulennit oud ar gristenien-ze pere a zebr kik da vener ha da sadorn, er foariou pe er marc'hajou, hac e respountint deoc'h : ar re-all a rea, aoun emoa da veza goapeat. — Respet bnmen!

Goulennit ond an dud-ze perac ne leveront ket ho Angelus pa zouu arc'hloc'h; perac ne reont quet sin ar groaa pa dremenout dirac eun iliz pe eur groas, hac e levirint deoc'h ho deus mez hac aoun ne vent goapeat. — Respet humen!

Perac kalz tud yaouank, ken potret ken merc'hed, ne zeont ket da Zul d'ar Rosera, ne reont james hent ar Groas? aoun ho deus da veza kemeret evit tud devot a da veza goapeat gant an dud yaouank all. — Respet humen!

Perac ar c'hoazet-ze a hec'h kant guech hemdez dre ho sacreou, ho ledouejou? En aoun ne vent goapeat o choum heb ober evel ar re-all. — Respet humen!

Perac e calz tiegueziou var ar meas ne vez lavaret na henedicite ahars ar pred, nac agimus goude? aoun a zo da zisplijout da eur mevel zo en ty, pe da eun artizan a zo eno var zerves. — Respet humen!

Perac an den yaouank-ze ne za ket d'ar Gousperou deiz eur pardoun? Perac en iliz ne za nemet var eur c'hlin? Dre aoun da veza goapeat gant he gamaladet. — Respet humen!

Christenien lach a digalon a n'oc'heus-hu ket a vez o tisprijout ho Toue, ho religion, evit plijout da dud difeiz a dizantel? Petra? guell eo ganeoc'h caout graçou mad tud evit pere n'oc'h eus gous-

conde nemet disprijanç, eguet caout istim vad an dud fur, an dud honest? hras eo ho fazi. An dud difeiz-ze da here e claskit plijout, a c'hoarzo deoc'h, o c'houzout ne rit eveldo nemet dre aonn. Pa zeot da haea ho couel-mikeal, m'ar hez lakeat dirazoc'h eun tam kik, e tebrot en aonn da zisplijout d'ho mestr, hac ho mestr pehini a voar ne zehrit ket a guik d'ar gueuer en ho kear, a lavaro henna-e-hunan : eun den a zo prest da drahissa he Zoue, ne hell ket heza eur merour leal. Chetu aze petra c'hounezit gant ho respet humen.

Eur c'hristen ne dle caout aoun rac netra ; e kear evel var ar meaz, en arme evel er guear, eur c'hristen a dle oher he zeveriou a gristen, kement ha m'a zeo possuhl deza, heb aoun rac goaperez an dud.

**Exempl.**

HISTOR SANT HERVÉ.

Trede Chabist.

Sant Hervé o creski en oat, a c'hoanteas heulia he studi en doa commancet

dindan lagad he vam; chetu perac e zeas d'ar skol gant eur manac'h devot, banvet sant Marc'hian. Choum a reas er skol-ze epad seiz vloaz, a petra hennac m'a zoa dall, e teske dindan eor muioc'h eguet nicun eus ar skolaerien all.

Sant Marc'hian o teski deza ar scritur sacr hac ar skianchou all, en doa lavaret deza oa ret kuittât pep tra evit plijont da Zoue. Sant Hervé, o credi n'en doa great c'hoas netra evit Doue, petra bennac m'en doa bepred he garet hac he servichet eus a greis he galon, a lakeas he gass en eun desert, pe en eur c'hoat, e leac'h m'a vevas pell diouc'h an dud a diouc'h trous ar bed. Renoncet en doa da heritach he dud evit en em oher paour dre garantez evit Jesus-Christ; he oll hinvidiguez oa madelez a providanç Doue : he haourentez ne reas nemet creski he garantez evit Doue.

Hoguen evel m'a zoa dall, en doa kals diezamant er stad a vuez en doa kemeret. Sonjal a ra neuse mont da c'houlen cusul digant he eontr, sant Urfol pehini a rea skol d'ar vugale a d'an dud yaouank eus he garter.

Sant Urfol a reas diguemer mad d'be ny. Sant Hervé a c'houlennas diganta bac hen a ouie e peleae'h edo he vam. Sant Urfol selerijennet gant Doue, a lavaras edo en eur gouent a penaos ne doa mui pell amser da veva. Sant Hervé en em hastas da vont da gaout he vam evit receo he benediction, a serra dezi he daonlagat. Goude maro santel he vam, sant Hervé a zistroas da gaout be contr pehini evit rei deza eur vicher dioue'b be yee'hct, a lavaras deza en em rei da ober skol d'ar vugale evelda; rei a reas deza he loehennie hae be skolaerien yaouanq, hac beu a ieas kuit, beb netra nemet he groaz vian pebini a zougue ato.

Sant Urfol en em dennas en eur e'boat, tostie da barrès Plouvien, eur pennadic bent diouc'h ar voure'bven.

Sant Hervé a choumas epad tri bloaz da skolia ar vugale; ar pez a reaa kalz vad er vro, rae ar vugale skoliet gant eur mestr ken habil a ker santel a zeuas da veza christenien vad, hac a brezegas ar feiz d'ar re-all. Sant Hervé a ioa anavezet tro var dro; an oll en istime hac

en respete abalamour d'he zantelez, d'he zousder, a d'he vouissieguez.

---

## C'HUEC'HVET DERVEZ.

### An Humilite.

Saludomp ar Verc'hes Vari pehini, eme sant Bernard, e deus miritet heza choaset evit heza mam da vap Doue, da Zalver ar bed, dre he humilite koulz a dre he furete. Doue, eme ar Verc'hes e hunan, en deus prijet sellet oud humilite he servicheres. ***Respexit humilitatem ancillæ suæ.***

Greomp hirio hor meditation var an humilite. Petra eo an humilite? an humilite, eme sant Bernard, a zo eur vertuz pehini a ra d'an den en em anaout helunan, a dre an anaoudeguez-ze caout

nehent a istim evinta he-hunan. Aliez e kemereur evit an humilite ar pez n'e deo nemet ar skeud eus an humilite. Hinieunou a gred heza humbl ahalamour ma tougont guiscamanchou dister, ahalamour m'a valeont ho fenn hac ho daoulagat pleguet varzu an douar; ahalamour m'a c'hen em hlijont o lavaret e pep occasion : me ue ouzoun netra, me zo eur pec'heur, ur hec'heures vras; ahalamour ma c'hen em zalc'hont en iliz gant eun ear devot a modest. Mes aliez an ourgouil a zo cuzet dindan an apparansou caer-ze. Ar guir humilite a zo er galonn.

Vertuz ebet, christenien, hac a ve necesseroc'h nac avantajussoc'h deomp eguet an humilite.

Jesus-christ a zo deut var an douar, n'eo ket hehken evit heza hon redamptor, mes c'hoaa evit beza hor skoer, evit deski deompidre he vuez petra hou eua da ober. Hoguen Jesua, adalec ar c'hraou a Vethleem bete Menez Calvar, a ro deomp an exempl eus an humilite. Choaset en deus evit Mam eur Verc'hes paour; ganet eo var eun dournadic colo; ohoumet

eo epad tregont vloaz e ty eun artizan; labouret en deus evel pa vije panur; gouzanvet en deus divezatoc'h heza tamallet injustamant, heza disprijet, hac erfin heza condaonet a lakeat d'ar maro evel eun tromplenr hac eun torfetour. Gonde an oll exemplou-ze a humilite, hor Zalver en doa ar guir da brezec denmp an humilite, a chetu ive ar pez en deus great. Deskit digane, emeza, e zoun dunç hac humbl a galon. M'a na vezit, a lavar c'hoas, humbl evel eur hnguel hihan, ne antreot ket e rouantelez an Env.

M'ar fell deomp eta, christenien, mnut d'ar harados, e rankomp, evel Jesus, heza douç hac humbl a galon. Oh! m'a carfemp disken aliez e goeled hor c'halon a consideri hor miseriou, an niver hras eus hor pec'hejou, an tech hon eus d'an drouk, n'hon de-fe ket a boan evit heza humbl, hac hon de-fe mez da veza ken ourgouillus.

An ourgouil eo ar penn hac ar sourcen eus an oll hec'hejou; an humilite er c'honntrol eo mam a dionallereus an nll vertuzion; an humilite a zo ur rouanez

ne za james e-hunan; ato e veleur en dro dezi itrounezet a henor.

An ourgonil a rent enn den kassaüs d'ar re-all; an den ourgouillus n'eo caret gant den.

An den humbl er c'hontrol a zo caret gant an oll.

Mes ar pez a dle ober deomp caret a pratica an humilite, eo m'a rent ac'hanomp agreabl da Zoue. Doue, eme ar Speret-Santel er scritur sacr, a zo adversour d'an dud ourgouillus, e leac'h m'a ro he c'hraç d'ar re zo humbl. Ar menezion huel ne zougont ket a frouez, ne velenr var-nezo nemet brug a raden, drez a spern. Perac kemense? abalamour au dour glao a zired d'an traon, ne chomm ket var ar menezion-ze pere a zo ato seac'h. An dour a gouez en draoniennou, pe var an douar plean, a chetu perac e traon ar menezion e veleur gounidegnez a frouez a hep seurt. Graçou Doue ne goezont ket var an eneou ourgouillus, a chetu perac an eneou-ze a zo paour er vertuziou; e leac'h an eneou humbl a zoug frouez a silvidiguez, dre ma recevont kalz graçou digant Doue.

Caromp eta an humilite ; sonjomp ne d'oump netra, a ne hellomp oher netra vad dre hon nerz hon-hunan. Sonjomp ato eo ar re-all guelloc'h evidomp ; ne zisprijomp den a na guemeromp ket a hoan m'ar d'oump disprijet.

**Exempl.**

HISTOR SANT HERVÉ.

Pevare Chabist.

Sant Hervé, evel hon ens guelet, a ioa caret a respetet gant an oll, mes an henoriou hac ar respet a rentet deza, ne servichjont nemet da rei da anaout he humilite. En aoun ne deuje an ourgouil da c'hounit he galon an dall santel en em resolvas da chench karter. C'hoant en doa da velet he eontr mad a goulen a reas m'a vije casset d'he ermitach ; mes allas ne gavas mui he eontr ; sant Urfol a ioa maro, hac he lochennic a ioa bet discaret. Gaut sicour tud charitahl eus ar c'harter, sant Hervé a savas anezi a ne-

vez, bravoc'h a startoc'h eguet n'oa het biscoas, hac oher a reas anezi evel eur chapelic. Goudevez al lochennic-ze a zo het chenchet en eur chapel gaer, e parrea ar Vourc'hven. Eno e credeur eo het anterret sant Urfol.

Prestic goude sant Hervé a ieas da velet Escop Leon pehini a ioa en amser-ze, sant Houardon. An Escop, oc'h anaout he santelez hac he zescadurez, a roas dez̃a unan eus an urziou, galvet an urziou bian. Gret e oue exorciste, da lavaret eo, receo a reas an urz pehini a ro ar c'halloud da chasseal an drouc-sperejou.

Gondeze sant Hervé, sclerijennet gant Done, a ieas da choum d'al leac'h m'a ema hirio Lanhouarne. Eun aoutrou eus ar vro, hanvet Innoc, a roas dezan eur park bras evit sevel eur gouent, e leac'h m'a zeo het savet divezatoc'h iliz Lanhouarne a behini saut Hervé, galvet ive houarne, a zo ar sant patron.

Sant Hervé en he vugaleach a reas kalz miraclou, mes muioc'h c'hoas a reas en he gosni. An histor a lavar en doa kalz galloud var an anevalet, a zoken var al

loenet gouez. Chetu perac eo representantet kasi e pep leac'h, eur bleiz en he guichen. En amser-ze hor bro a ioa goloet a goajou bras e pere ec'h en em denne al locnet gouez hac a beleac'h, pa ho deveze naoun, e sortient evit taga an denvet bac al loanejou all. Sant Hervé a reas d'ar bleizi kemeret an teac'h, ar pez a ioa renta enr servich bras da dud ar vro.

Eur miracl a reas sant Hervé e Locmajan, e parres Plonguin. Eur goueut menac'h, ervez an histor, a ioa eno. Eun diaoul a ioa antrect er gouent evit coll ar venac'h. Sant Hervé en anavezas bac er c'honjuras : an diaoul a oue kabeatet a kasset var hord stear an aber binniguet, a taolet er mor e kichen eur garrec vras tostic da vaner trozilit. Sant Hervé, ervez ar greden commun, a varvas an daou a vis Even ef bloas 568. Sant Hervé a zo unan eus ar Zent brudeta a muia benoret e Breiz. Finissa a ran dre ar c'houmsou-ma eus a vouerz sant Hervé.

Demeus eur vuez quen devot
Ne anavezomp nemet lod;
He anavezout a raimp hed-a-hed
Pa zaimp d'an Envou d'he velet.

# SEIZVET DERVEZ.

Carantez Jesus Christ e sacramant an Auter.

Sant Yan Vadezour a rebeche guechall d'ar Juzevien ho dallentez hac ho ingrateri, ahalamonr ne felle ket dezo anaout evit ar Messie, Jesus, pehini en devoa great dirazo hurzudou bras. D'a galz a gristenien e ve gallet ober ar memes rebechou ; rac kalz kriatenien a zo pere ne anavezont ket zoken Jesus-Chriat. Gouscoude, va breudeur ker, m'a ne anavezomp Jesus-Christ, eo couls lavaret ne anavezomp netra. Bezit hall kemeut a ma kerot, m'a ne anavezit Jesus-Christ e vevit e kreis an denvaligen. M'a ve goulennet ouzoc'h, piou eo Jesus-Christ? E respountac'h marteze : Jesus-Christ eo Map Doue, an eil ferson eus an dreindet,

en em c'hreat den a maro var ar groas evidomp.

Ya, Jesus-Christ a zo maro var ar groas dre garantez evidomp, mes heza hou eua dirac hon daoulagat eur hreuven all eus he garantez oud pehini ne daolomp ket a evez. Petra e-fe? Sacramant an Aoter. Ar garantez, a ziskoes Jesus evidomp e sacramant an aoter a zo carantez enr mignoun tener, eur mignoun guirion, eur mignoun fidel.

Eur mignoun mad a tener en em hlich gant ar re a gar, he vrassa plijadur eo tremen an amzer ganto, counta dezo he hoaniou hac he joaiou. Mad, kristenien, chetu a-ze petra ra Jesus Christ. Petra bennac m'a zeo Doue, ec'h en em hlich en hon touez; choum a ra noz-deis ganeomp var an aoter; hor c'houvia a ra da zont d'he gaout; ema ato prest d'hon diguemer a da selou ac'hanomp. E peleac'h ema ar Roue var an douar hac a zisken divar he drôn evit mont da chom etouez he sujidi paour?

Jesus Roue an Env hac an douar, en em izela, en em laca en eur stad ar paourra,

cuzat a ra he zivinite a zoken he humenediguez, evit choum ganeomp dindan ar speçou dister eus ar sacramant adorabl. pebes carantez !

Eur mignon guirion a ziskoes he garantez dre he œuvrou. Ne espern na poan, na danvez, nac amser evit renta servich d'he vignoun ; m'ar d'eo clan, e z'a d'he velet liessa ma hell ; m'ar d'ema er chagrin, er c'honsolo ; m'ar en deus dlè da baea, e presto pe e roi deza arc'hant evit en em zislea. En eur guer, oher a ra d'he vignoun kement vad a zo en he c'halloud.

A possubl eo, kristenien, caout douetanç eus carantez eur mignoun eus ar seurt-se? Mad, chetu a-ze penaos e car Jesus ac'hanomp. Roet en deus he vuez evidomp var ar groas, hac e sacramant an Aoter e ro deomp evit magadurez he gorf hac he c'hoad. Eur vam a vag he buguel gant an leaz ens a boull he c'halon ; Jesus a ra muioc'h c'hoas, pa zeo guir e ro deomp he gorf, he c'hoad, he ene, he zivinite. Biken spered an den n'en devije gallet sonjal e vije possubl eur hurzud

evel hennès. Doue e bunan, pe guer gallondus a pe guer pinvidic bennac m'a zeo, ne belle ket ober enu dra en tu all d'ar burzud-ze a garantez. Oc'h en em rei deomp e hunan e ro deomp kement a hell da rei. (*Cùm sit ditissimum plus dare non habuit.*)

Jesus evel a lavaren deoc'h brema souden, bor galv da vont d'he gaout; debrit hac èvit, emeza, ema eo va c'horf, ema eo va goad... Mes ouspen-ze, dont a ra e bunan d'hor c'haout, pa n'a hellomp mont betec he dy. Hac e zo netra, christenien, capaploc'h da douch kalon enn den hac en deus feiz, eguet guelet Jesus, douguet etre daouarn ar beleg, o vont da visita eun den clau var be vele? Ma velfemp eur Roue, eur Prinç, o sortial eus he balez evit mont, n'eus fors dindan pe seurt amser, da velet ba da gonsoli eur paour keas dalc'het gant ar c'hlenvet var he vele, a ne lavarfemp-ni ket: ô! na guella Roue!

A n'em eus-me ket a reson da lavaret eo Jesus evidomp enr mignonn guirion?

Beza e zeo onspen eur mignoun fidel.

An neb en deus cavet eur mignoun fidel a hell lavaret en deus cavet uu tensor. Mes peleac'h he gaout? Ebars er bed an hano a vignoun a zo stank, mes ar guir vignounet, ar vignounet fidel, a zo rouez. En dra viot er hrosperite, yac'h, pinvidic, henoret, ar vignounet ne vankint ket deoc'h; mes m'a tigoes ganeoc'h coeza er haourentez, choum pell clan var ho koele, coll ho karg, hezit sur an darn-vuya ens ho mignounet a droi kein deoc'h, ho tianavezo, ho tilezo. Jesus, va hrendeur ker, Jesus ne ra ket evelse. Seul-vuy m'a viot maleürus, seul-vuy a-ze a garantez, a vadelez a ziskoezo deoc'h. Dibaot eo guelet eur vam o tilezel he huguel; mam dinatur e rank beza ar vam a zilesse ar frouez eus he entraillou. Mad, a lavar Doue dre c'hinou ar profet, p'a deu-fe eur vam da abandonni he huguel, me n'oc'h ankounac'hain james. Me ho tougo evel m'a toug eur vam he huguel var houl he c'halon.

O! nac a dud a ia da goves a da gommunia a ne sonjont ket er garantez en deus Jesus-Christ evidomp; a veac'h zo-

ken ma sonjont e presans Jesus er sacrament; rac-se e zcont da gommunia heh devotion hac e teuont diouc'h au daol santel ker yen a ker clouar evel diaguent.

### 'Exempl.

Ar Roue Ferdinand a ioa eun dervez er chasse pa glevas eur c'hloc'h o seni. Gouleu a ra oud ar re a zo en dro deza, petra sinifi souu ar c'hloc'h a gleo a zia-hell. Respount a rear deza eo eur Belec a ia da gass ar gommunion da eun den clan. Ractal Ferdinand a ia var an hent hac evel m'a zeo en em gavet e kichen ar Belec, e tisken divar he varc'h hac e za var droad da heul an Aoutrou-Done hete goelc an den clan. Ar Belec en deus anavezet ar Roue, a goude heza roet ar gommunion d'he glanvour, e lavar deza: va mignoun, en em laouenait, daou Roue a zo deut hirio d'ho pisita, Roue an Env hac he servicheur fidel var an douar, Ferdinand, Roue Bohême. Ar Roue abars mont kuit, a reas presanchou pinvidic da famill an den clan pehini a ioa paour. Ar Roue Ferdinand ne vauke james da

zisken pe divar he loan pe deus he garroz, a d'en em lacât d'an daoulin var an hent, en despet d'ar glao a d'ar vouillen, evit adori he vestr divin a receo he venediction.

Pebes kentel evit kalz a gristenien eus hon amser, pere ho deus poan pe vez o vont d'an daoulin, pa dremen ar Beleg gant ar gommunion !

Guerc'hes santel roit deomp eul loden eus ho carantez evit Jesus.

## EISVET DERVEZ.

### Ret eo caret Jesus.

Mallos, a lavar an Abostol sant Paol, d'an hini ne gar ket hor Zalver Jesus-Christ. Ar c'henta hac ar brassa eus ar gourc'hemenuou eo caret Doue, caret Jesus, mes nebeut a dud a sonch er gourc'hemen-se. Guelomp e nebeut coumsou perac a penaos e tleomp caret Doue.

Ar garantez ne hell heza paet nemet gant carantez; hoguen, evel ma hon eus diskoeset deoc'h el lennadur diveza, Jesus-Christ a gar ac'hanomp, ha ne haouez da rei deomp merkou eus he garantez. Carantez enn tad ha eur vam evit ho hugale ne deo netra e kenver ar garantez en deus Jesus evidomp; ne d'oump eta nemet bugale ingrat m'a ne garomp Jesus. Ya, christenien, Jesus hor c'har hac a ordren deomp he garet. Deut oun, emeza en Aviel, da zigass an tan var an douar, a petra fell din nemet m'a tevo. Da lavaret eo, Jesus a zo deut var an douar evit deski deomp caret Doue ha caret hon nessa. Chetu perac lezen Jesus-Christ a zo galvet al lezen a garantez. Anaout a rit, christenien ar respount a roas Jesus da eun Doctor a c'houlenne pehini oa ar brassa goure'hemen. Ar c'henta hac ar brassa goure'hemen eo ema : caret a reot an Aoutrou ho Toue ens hoc'h oll galon, eus hoc'h oll ene, eus hoc'h oll nerz. Au eil a zo henvel oud hennès : caret a reot ho nessa eveldoc'h oc'h-hunan. Petra, ô va Doue, a lavar var guemense sant Au-

guatin, a n'oa ket aoualc'h ho pije lezet ac'hanomp d'ho caret, heb oher deomp eur gonrc'hemen? Ar hrassa drouk a hell da erruont ganeomp a n'e-fe ket heva heb ho caret. Ar memes sant pa zeue da sonjal e madelez Doue, n'oa ket evit miret da lavaret : re zivezad em eus hoc'h anavezet, re zivezad em eus ho caret, guened ato ancien hac ato nevez.

Piou a garimp, christenien, m'a ne garomp Jesus? Piou a virit heza caret evel Jesus? Calon an den a zo great evit caret, mea Doue en deus great hor c'halon ker hras m'a n'ens netra eus an traou crouet hac a halfe he c'honntanti. Va Doue, a lavar c'hoas aant Augustin, hor great oc'h eus evidoc'h, a va c'halon ne hell caont na peoc'h na repos nemet enoc'h.

Caret Jesus, hac e zo euu dever eassoc'h a doussoc'h? Jesus eo an tad an tenerra, ar mestr carantezussa. A ne sc-hlant ket deoc'h e glevet o lavaret da hep unan ac'hanomp, eus an tabernacl : va map, va merc'h, ro din d'ha galon?

An oll œnvrou mad, ar pedennou, an aluzennou, ar pinijennou, ne dalvezint

da netra deomp, m'a ne garomp Jesus. A p'a hon de-fe feiz aoualc'h evit ober miraclou, beh carantez Jesus, a lavardeomp sant Paol, n'oump netra.

Mes penaos e tleomp-ni caret Jesus? Evel m'a car Jesus ac'hanomp. Jesus en deus evidomp eur garantez tener, a ni a dle caout evit Jesus ar memez carantez. Rac-se e tleomp sonjal alies e Jesus, pronoñç he hano gant respet, mont aliez d'er bisita, d'en adori en tabernacl, en eur guer, en em blijout gant Jesus. Ne garfemp ket tremen a biou ty eur mignoun beb mont d'he velet, bac aliez. Siouas! E tremenomp a biou eun iliz heb mont da adori Jesus, marteze beb aonjal e Jesus.

Jesus a zo eur mignoun guirion ato prest da ober vad deomp; rei a ra deomp evit magadurez he gorf bac he c'hoad. D'bon tro ni a dle en em rei oll da Jesus, bor speret, bor c'balon, kement zo ac'hanomp. Jesus e sacramant an Aoter a guz he c'hloar, he zivinite evit choum ganeomp. A ne dleomp-ni ket ive anaout Jesus evit bor meatr hag bon Done, beh

respet bumen, beb aoun rac goaperez an dud difeiz?

Jesus bor c'har, bac hor c'haret en deus a bep eternite. En despet d'hor pec'bejou a d'hon ingrateri, Jesus bor c'har; dont a ra evel eur pastor mad, d'hor guervel a d'hor c'hlask, ni denvet dianket, evel pa en de-fe izoum ac'banomp. Jesus dishenvel dious migounet ar bed pere a zo edro evel an avel, ne ziles james ac'hanomp. Eur mignoun fidel eo, he garantez a zo padus. A n'eo ket just, christenien, renta da Jesus carantez evit carantez? Bezomp da Jesus hirio, varc'hoas, da viken. Mes allas! n'eo ket se a reomp, deac'h e zeamp da goves a da goumunia; deac'h e promettemp da Jesus beza fidel d'he garet, bac hirio ne sonjomp mui en hor promessa; hon teod ruziet gant goad Jesus, en deus deja blasphemet he hano santel. Trabissa eur mignoun en deus rentet deomp pep servich mad a zo dirac daoulagad an oll eun dishenor, eun dismegans, a n'hon deuz mez ebet evit trabissa Jesus hor mignoun, hon Tad, hor madoberour! O trei kein da

Jesus e reomp evel cur heacheur a dee'h divar an hent mad, rac Jesus eo an hent evit mont d'au Env. An neb a vale en noz, e kreis an denvalijen hac en eur vro estranjour a zo en danjer d'en em fazia a d'en em goll. Mad, ehristenien, n'hon deus evit hon selerijenna er vro estranjour e peleac'h e vevomp, nemet Jesus, rac Jesus eo ar virionez. Ar sonch hehken eus ar maro hon laea da grena gant spount. Ah ! petra ne d'oump fidel da garet a da heul Jesus : Neuse e vemp dianken, rac Jesus eo ar vuez.

### Exempl.

Leunet em eus au exempl ma en eul levr eoz-hras. Guechall goz enn niver bras a gristenien a iea e pelerinach da Jerusalem, evit guelet, hisita hac henori ar plaçou santifiet dre hresans hor Salver.

Eun den, a hell hro, a ieas, evel kalz a re-all ; hisita a reas kraou Bethleem, leac'h m'oa ganet Jesus-Christ ; Nazareth, leac'h m'a oue maguet; mont a reas d'au Egypt abalamour Sant Joseph hae ar Ver-

c'hes a ioa bet eno gant ho map divin. Mont a reas da rivier ar Jourdren, leac'h m'a ouc hadezet Jesus gant Sant Yan; hisita a reas an Templ, leac'h m'a oue bet Jesus meur a veach; pignat a reas var Menez Calvar dre an hent m'a zoa pignet Jesus o touguen he groas. Goude heza hisitet an oll andrejou hanvet en Aviel, e zeas d'al leac'h m'a pignas Jesus en Env da zeis ar Yaou-Bask. Eno en em lcqueas var he zaoulin evit ober he heden. Va Jesus hinniguet, emeza, heuliet em eus ac'hanoc'h keit a m'a zeo het possubl din; n'oun ket cvit mont larkoc'h, ken a hlijo ganeoc'h va guervel eus an draonien-ma a zaelou, evit mont d'ho caret a d'ho meuli d'ar Barados.

N'oa ket echuet mad e heden, a lavar an histor, m'a varvas dre an uerz eus he garantez evit Jesus. O! Nac eürussa maro! — O! m'a c'hanavessemp mad Jesus-Christ, er c'harfemp mui eguet na reomp!

Guere'hes santel, grit m'a varvimp en eur hronoņç an hano a Jesus.

## NAVET DERVEZ.

### CAOUT FISZIANS ER VERC'HES.

Ar Verc'hes zo galloudus.

Kalz dizurziou a velomp etoues ar gristenien ; nebeut a feiz, nebeut a religion ; ar suliou bac ar goueliou profanet ; an hano santel a Zoue blasphemet ; coumsou Doue hac ordrenançou an iliz disprijet ; ar sacramanchou dilezet gant eun niver bras a dud ; tud yaouank a tud coz oc'h en em rei d'ar vesventi ; bugale heb respet en andret ho zad bac ho mam ; Chetu ase an traou trist hon eus dirac hon daoulagat. Guir eo kemenset biscoas, en lavaret a helleur, n'eus bet great da Zoue, da Jesus a d'he iliz eur brezel terruploc'h. Mea e kreis an direolamant se,

eun dra a dle hor c'honsoli a souteu hon eaperans. Petra eo? an-devotion en andret ar Verc'hea glorina vari. Chapeliou an Intron Varia zo hirio, evel guecball-goz, darempredet gant eun niver bras a Belerinet. Piou a belle niveri ar re a ia bep bloas da hardouna da Remengol? Guelet a rear enõ tud eua pep karter a Vreiz; tud a bep oad hac a bep atad; tadou, mamou, tud yaouank, micherourien, tyeien, martolodet, soudardet, officerien. Na perac e zear gant kement a hres da bardouna da Remengol a da chapeliou all ar Verc'hes? Perac? abalamour an oll ho deus fizians er Verc'hes, a n'eo ket heb rezon, evel m'a zan d'en diskues deoc'h.

Ar paour ne za ket da c houlen aicour, da c'houlen an aluzen digant eun den paour evelda; coll a ra-fe he boan hac he amzer; ne za ket ken nebeut da skei var dor ar pinvidic avaricius a didruez oud ar beorien; mes mont a ra da dy an hini en deus peadra hac ar volontez da ober an aluzen. Chetu a-ze ive, christenien perac e z'eus kement a fisizans er Verc'hes Vari.

An den var an douar a zo enr paour ; izom en deua da veza siconret en he baourentez a consolet en he boaniou. Da beleac'h e zai da glask sicour a consolation, nemet digant au hini be dens ar c'halloud hac ar volontez da ober vad deza ?

Doue hehken a zo oll galloudec dre natur, mes ar Verc'hes a zo oll galloudec dre c'hraç. Doue en deus roet e pep amzer eur c'halloud vras d'ar Zent, d'he servicherien fidel, d'he vignounet. Meur a exempl hon eus a gnemense. Moisea carguet gant Doue da denna Pobl Israel eua a gaptivite an Egypt, o velet ar Rone Pharaon o tont gant he arme d'he burchu, en em gavas en euu nec'hamant vras, rac n'oa ket evit tec'het dre m'a c'hen em gavc var bord ar mor galvet ar mor ruz. Neuze dre urz Done, Moïses a asten he zonrn var ar mor ha raetal ar mor en em zigor evit lezel an Israelitet da dremen. Eat er c'hostez all, Moïses a asten adarre he zourn a kerkent ar mor a zistro d'he blaç, a Pharaon hac he arme a zo goloet en dour.

Sant Per o vont eun dervez da Dempl Jerusalem a gav e tal an nor eur paour keas estropi, pebini a asten he zonrn e-vit goulen an aluzeu. N'em eus, eme sant Per, nac aour nac arc'hant da rei did, mes me ordren'dit en hano Jeaus-Cbriat, sevel a hale. Souden ar paour pebini n'eu doa biscoas gallet hale, a zao en he zâ bac a ia dre guear, countant a laouen, da encauti ê bareans burzudua. Ne finissen ket, kristenien, ma ve red counta ar burzndou o deus great ar Zent dre ar c'halloud recevet digant Done. Hoguen m'ar en deus Doue roet kement a c'halloud d'he Zent, d'he vignounet, a-balamour d'ho santelez, peguer hras ne dle ket beza galloud ar Verc'hes pehini, eme Sant Chrisostome, e deus muioc'h a santelez eguet an oll Zent assambles? Je-aus-Cbrist hac hen a hell revus netra d'an bini en deus cboaset evit be vam?

N'em eus ket ezom d'en em zale ama evit prouvi deoc'h eo ar Verc'hes Mam, guir Vam da Zoue. Piou eo ar c'hristen catholic a n'a ve prest da rei he vuez e-vit souten ar virionez-ze?

Mari a zo Mam da Zoue! Mam eo eta d'an hini en deus great pep tra hac a c'houarn pep tra. Mari zo Mam da Zoue! roet e deus eta ar purra eus he goad evit furmi corf diviu Salver ar bed. Mari zo Mam da Zoue! he goad eta a zo bet ive scuillet var ar groas evit hon redamption. Hoguen, kristenien, mar deus eun union ker bras etre Mari ha Doue, piou a hello caont douetanç eus galloud ar Verc'hes? Ervez an oll lezennou, eur map a dle respet, doujanç a carantez d'he vam, a Jesus-Christ gonde beza lavaret n'eo ket deut var an douar evit terri a lezen, mes evit en accomplissa, ne vanko ket d'he zever a vap. Nan, nan, hiscoas map tenerroc'h, carantezussoc'h sentussoc'h en andret he vam. Er guelet a reomp en Eured Canaa oc'h ober eur miracl evit senti oud he Vam. En Env coula a var an douar, Jesus a anavez mari evit he vam, hac evel ar Roue Salomon gneichall, ne baouez da lavaret dezi: va mam, goulennit ar pez a guerot, n'em eus netra da revus deoc'h.

Mari a zo galvet Rouanez an Env, dor

an Env. An haniou caer-se a kalz a re all a ro dezi an Iliz, a ne leveront-hi ket deomp e deus ar Verc'hes pep galloud en Env a var an douar ?

### Exempl.

Caout a reomp en histor ecclesiastic, eun exempl hac eur breuven eus galloud ar Verc'hes. Beza e zoa e kear Constantinobl, eur Beleg santel pehini a oue tamallet injustamant. Ar Beleg-ma o velet collet he reputation, en em roas d'an dizesper, betec zoken en em verza d'an diaoul dre scrid. Divezatoc'h pa deuas d'en em sonjal mad, en devoue eur c'heuz bras d'he hec'het. Pedi a ra nos-deiz, yun a ra, mesan diaoul a zalc'h mad d'he scrid. Dont a ra sonch deza eus ar Verc'hes, eus he galloud ; en em lacât a ra d'e fedi gant eur fisziaus vras. He bedennou a zo selaouet, Mari a ra d'an diaoul restaol ar scrid milliguet a renonç d'ar guir en doa var ene ar Beleg paour pehini en em gavas eürus hac a servichas Doue evel diaguent.

A ni ive, christenien, en em erbedomp

d'ar Verc'hes en hon tentationon ; ar Verc'hes a vruzuno oeun ar sarpant infernal.

*Ave Maria...*

---

## DECVET DERVEZ.

### CAOUT FISZIANS ER VERC'HES.

#### Ar Verc'hes zo trugarezus.

Ne hell maneout d'ar Verc'hes, eme sant Bernard, na galloud na bolontez vad. *Nec facultas, nec volontas illi deesse potest.* Coumzet hon eus deac'h ens he galloud, coumzomp hirio eus he madelez.

N'em bezo ket a boan, c'hristenien, evit rei deoc'h da gredi e z'eo ar Verc'hes leun a vadelez hac a drugarez.

Ar Vec'hes a zo eur graouadurez evel-domp ; bevet e deus var an douar ; labou-

ret e dens, souffret e deus a hep seurt poaniou, skuillet e deus daelou. Adalec kraon Bethleem hete Menez Calvar, buez Mari a zo het eur chaden a drubnillou. Ni a souffr abalamour m'a z'onmp pec'herien, mes Mari concevet a ganet didach dious ar pec'het, n'e deus hiscoas conmettet an disterra pec'het, a mar e deus souffret kals poan var an douar, n'e deo nemet dre garantez evidomp. Fallet e dens kemeret perz e souffrançou be map evit caout perz en hon redamption. Goude beza het kement a boan epad he buez n'eo ket possubl n'e defe truez ond ar re a vel er boan, a n'eo ket heh reson e toug an hano a vam a drugarez, a Itron-Vari-a-druez.

Eur galon pur a zo ato tener. Eun deu a gar ar burete, bac a zo pur a gorf hac a galon, a zo eun den charitabl a carantezus. Ne velot ket nn den chast a n'a ve ket mad da oher an aluzen, ato prest da rei sicour d'ar re a zo e poan hac en izom. Pere eo ar merc'hed yaouank a guitta ho zud, ho bro, evit mont en hospitalion hac er broyou pella, evit kemeret sourci eus ar

re glan, e riskl da goeza klan ho hunan a da vervel pell dious an dud a garont? Oh? N'eus nemet merc'hed pur a chast hac a ra-fe an dra-se.

Hac an hini a zo galvet Rouanez ar Guerc'hezed, a possuhl eo n'e ve ket mad a tener en hon andret? Nan nan. Ar Verc'hes Vari a zo pur a chast, rac-se e z'eo madelezus.

Mari a zo Mam da Zoue; douguet e deus eta eu he entraillou chast an hini a zo ar vadelez memes; bevet e deus tri bloas a tregont e compagnunez an hini a rea vad e kement leac'h ma tremene, an hini a lavare : deut oll d'am c'haout, c'hui oll a zo sammet gant al lahour hac ar hoan, a me ho sicouro. Mari e deus desket e skol Jesus he Map, caret an dud hac oher vad dezo. En hor poaniou eta hezomp recours d'ar Verc'hes, sur oumpda veza selaouet. Evel Jesus, Mari a lavar deomp : deut d'am c'haout c'hui oll pere a zo ankenniet a me ho consolo.

Mes ar pez a dle kreski hor fiszians, hor c'harantez hac hon devotion en andret ar Verc'hes Vari, eo ar sonch e z'eo

hor Mam. Hor Salver abars mervel, o velet e c'hars he groas Mari he Vam, a Yan e Ziskihl muya caret a goumsas onto evelhen : chetu a-ze ho Map : chetu a-ze ho Mam. Mari a dle kemeret Sant Yan evit he Map, hac e personach Sant Yan, oll diskibien Jesus, an oll gristenien : a Yan a dle caret a respeti ar Verc'hes evel he Vam. Hac evit guir, Sant Yan, evel eur Map carantezus, ne guitteas ket ar Verc'hes en dra m'a choumas er bed-ma. Ar Verc'hes eo hor Mam! Nac e zo netra dousaoc'h d'ar galon eguet sonjal a galloud lavaret e kreiz hor poanion, hon ankeniou, hon tentationou : ar Verc'hes a zo va Mam!

Piou a hell lavaret peguement a garantez hac a denerediguez a zo e kalon eur vam? Eur vam a lammo en tan hac er mor evit savetei he huguel. Guelet e zeus mamou o tigueri ho goaziet evit maga gant ho goad ar buguel da hehini n'ho doa netra mui da rei evit miret ne varvje gant an naonn. Eua a garantez eur vam eo e c'helleur lavaret e z'eo kre evel ar maro : ( *Fortis ut mors dilectio.* ) Eur vam

a dremeno an deiz hac an uos e kichen kavel he huguel; ne ouzeur ket a heleac'h e deus nerz aoualc'h evit tremen kement a amser heb kousket, heb repos. Eun den a pa ve eus ar re grefa, ne alfe ket ober ar pez a ra ar vam-ze pehini gousconde a zo dinerz a klan zoken marteze, an anter eus an amser. Ar hurzud-se, christenien, a zo great gant kalon ar vam. Peguer hras eta ne dle ket beza ar garantez e deus ar Verc'hes evidomp-ni he hugale? Carantez an oll mamon lakeat en unan n'eo ket da veza comparachet oud ar garantez e deus Mam Doue evit an disterra eus he servicherien en deus en em lakeat dindan he protection. Mari, eme an den eürus Bêd, en em zalc'h dirac he map a ne haouez da bedi evit ar hec'herien. Petra hell dont eus eur feunteun a drugarez, nemet trugarez : evelse e coms Sant Bernard.

An Tadou Santel hac an oll Doctoret eus an Iliz ne ouzont ket peur o deus meulet aoualc'h madelez ar Verc'hes, he zrugarez evit an oll, evit ar brassa pec'herien memes pa c'houlennont sicour

diganti. Evel an drouc-spered, a ra heh hean an dro deomp ho klask an tu da goll ac'hanomp, da oher deomp coeza er pe-c'het, Mari a zo ato var evez evit klask nnan bennac da savetei. Evel eur vam vad eo ato prest da rei siconr hac assistans d'he bngale, ken en ho izomou spirituel ken en ho izomon corporel.

**Exempl.**

Seraphine Varet a ioa merc'h da eul lahourer douar a choume en eur Barrès hanvet Carlepont, en tu all da Baris.

Var dro an oat a naontec vloas Seraphine a goezas clan gant un speç paralysi; he gar gleiz a ioa evel pa vije maro, n'oa ket evit he finval. Souffr a rea kalz, a medicin ehet n'en doa gallet rei soulajamant ehet dezi. He mam, eur vaonez devot, a varvaa hac a recommandas he Merc'h affliget da Berson he farres.

Seraphine o velet ne doa pareans ehet da esperout digant an Dud, en em sonjas da gaout recour d'ar Verc'hes. Pedi a ra he zad d'he c'hass da eur hourg, banvet Liesse, e pleac'h e zeus eur chapel de-

diet d'ar Verc'hes. He Breur ne fell Ket deza e ve gread eur veach mizns hac aner. Evel kent seraphine lakeat en eur c'harric, en em laca en hent, ar 24 a viz Ere, 1848. Pevar hloaz, tri miz a c'hueac'h dervez a ioa m'oa coezet clan. Edoug an hent eur vonez interior a lavar dezi : parect e vezi. He c'hoar a ioa en e c'hichen, hac an tad a rene al loan. Seraphine ne heane da bidi. An eil dervez e c'houlennas : peur e velimp-ni tour ar chapel? chetu hen ama dirazomp, eme an Tad. Neuse soudeu seraphine a zant he foaniou o creski, en em lacat a reont da vouela ho zri. Eur moumet goude ar glanvourez a zant he gar cünet a buez deut henni, mes ne lavar guer. Emint ernet e kichen an hostaleri; an Tad a ia da glask tud d'he zicour da zisken he verc'h eus ar c'har, mes epad an amser-ze seraphine a zo lammet eus ar c'har e hunan, hac a red d'an iliz da drucarecât ar Verc'hes ; lezer a ra eno he hranellou, a distrei a ra d'ar gucar laouen hras.

Guerc'hes santel, ni ho ped, hor zicourit en hon oll izomou.

# UNECVET DERVEZ.

## Caret hor Mam Santel an Iliz.

Hor Salver Jesus a zo diskennet var an douar, en deus en em c'hreat den, evit hor prena, evit digueri deomp dor ar harados sarret dre ar pec'het. En dra m'a zeo bet var an douar, en deus prezeguet evit kelen an dud, evit deski dezo an doare da servicha Doue a diskoes dezo hent an Env. Mes hor Salver ne dlie ket chom ato var an douar, hac abars distrei d'an Env, en deus lezet ganeomp he Iliz da behini en deus roet he c'halloud, a sklerijen evit hon instrui hac hor blenia.

An Ilis catholic a zo galvet : Societe an dud fidel pere a ra profession eus ar memes feiz, ho deuz perz er memes sacramanchou, hac a zent oud ar memes pas-

toret, a dreist oll oud bou Tad Santel ar Pap pehini eo ar penn-vizibl eus an Iliz: da lavaret eo, ar Pab, an Eskibien, ar Veleyen hac an oll dud badezet perc ho deus ar memes creden evel hon Tad Santel ar Pap, cbetu eno petra eo an Iliz catholic. Ar re ne fell ket dezo anaout ar Pap evit ar penn eus an iliz a zo galvet Schismatiket: bac ar re n'ho deus ket ar memes creden evel an Ilis catholic, a zo galvet heretiket

Ne hellan ket isplica deoc'h ama, hed-a-hed kement a sell oud an iliz. Guezit ervad penaos an hiui ne anavez ket an iliz evit mam, n'en devezo ket Doue evit tad. An iliz a zo comparachet oud eur vag var ar mor: sclear eo penaos an hini a goezo eus ar vag ebars er mor, a vezo beuzet nemet dilammet a rafe er vag. Doue en deus carguet Sant per hac an Ebestel all da c'bouarn he iliz; Sant Per hac an Ebestel a dlie mervel a maro int pell zo, mes an Tad Santel ar Pap bac an Eskibien a zalc'h birio bo flaç; an dud a varv, mea an iliz ne varv ket, padoud a rai bete fin ar bed.

Evel eur vag var ar mor a zo aliez ejet, kasset a digasset gant an avel, evelse ive iliz Jesus Christ a zo e brezel, a zo attaket gant ar Schismatiket hac an heretiket, hac aliez, siouas! gant Tud pere a lavar beza christenien catholic. Mes ar vag var ar mor a bell beza flastret a bruzunet, e leac'h an iliz a zao ato var gorre an tarz; rac beza e deun Jesus Christ evit levier. Te Per, a lavare Jesus-Christ, te zo ar mean, a var ar mean pe ar roc'h-ze, me a zavo va iliz a biken an ifern ne hello be diskar.

Hac evit guir abaoue m'a z'eo pignet Jesus-Christ en Env, an iliz a zo chomet stard en he za, eu despet d'an avel a d'an tourmant, en despet d'an oll bersecutionou e deus bet da anduri. Meur a veach princet difeiz a galloudus bo deus sonjet e c'haljent dont a-benn da ziskar a da zistruja an Iliz catholic, mes ar brincet-ze a zo eat kuit, a zo marvet, hac an iliz a zo ato beo. En hon amzer-ni ive, christenien, e rear d'an iliz eur brezel kounnaret a disleal; he enebourien a lavar huel eo great gant an iliz catholic, e

deus great he amzer. Meur a gristen o velet ar brezel-ze a rear d'an iliz, a zo tentet da goll courach, a da goll fiszians ; ankounac'hat a reont ar hromessa en deus great Jesus Christ da choum gant he iliz hetc fin ar bed. Christenien digalon, e peleac'h ema ho feiz? A credi a hellit-hu e vanko Jesus d'he bromessa, pe n'en deus ket ar c'hallond da ziouall he iliz? Gortozit gant abasder, eun amzer all a deui. Done en devezo he dro, a hred pe zivezad ; ar harr-tourmant a dremen ha goude an heol a zeu adarre da hara. Ar re en em zao hirio enep an iliz a c'hoarvezo ganto ar pez zo c'hoarvezet e pep amzer gant ar re zo bet en ho raok. Evel eur harr-avel a zo mad da nettât an ear, evel se ive ar hrezel a rear d'an iliz a servich da oher deomp choum var evez a da lacat hor fiszians e Doue hehken. Ar pez hon eus da oher, christenien, eo caret muioc'h-vui hor Mam Santel an Iliz, selou he mouez, senti outi. Petra lavarfac'h eus eur c'hrouadur pehini o velet he vam e poan, clan, dilezet, droug-prezeguet, persecutet, a ia eus ar guear, ne zeu ket

var dro he vam hac en em laca zoken e costez he enehourien ? Lavaret a rafac'h, me-zo sur : hennès zo enr Bugel dinatur, eur Buguel calon, eur monstr. Reson ho p'e. A n'eo ket eno gouscoude ar pez a ra hirio calz a gristenien, var ar meaz kouls hac e kear? Guelet a rear tud, christenien catholic var ho meno, pere eleac'h souten an iliz hac hon Tad Santel ar Pap, en em laca e tu ar re a glask diskar an iliz, ar Religion catholic. Mallos ! mallos ! d'ar Buguel a dro kein d'he vam, a ra poan a chagrin d'he vam !

An iliz, christenien, a zo hor Mam ; an iliz e deus roet deomp ar vuez spirituel dre ar vadisziant ; an iliz hor mag dre sacramant an aoter ; pa vezomp clan, an iliz a ro deomp ar yec'het dre sacramant ar hinijen ; da heur ar maro, an iliz a zeu d'hor c'honsoli a d'hor c'hreñt dre Sacramant an Nouen ; en enr guer, an iliz a zo evidomp eur vam vad a tener, hac e teufemp da drei kein dezi? Nan, Nan, hiken !

**Exempl.**

En amser ar Revolution, evel m'oc'heus clevet ho tud coz o conta, e kemeret an ilizou evit loja ar soudardet a zoken ar c'hezek; hruzuna a reat imachou ar Zent evit oher tan ganto, discar a reat ar c'hroaziou a ioa en ilizou, er goerejon, var an henchou. Chetu ama eun dra em eus lennet hac a zo arruet e Lavandée.

Eur groas vras, eur groas coat a ioa choumet c'hoas en he za, dre m'a n'oa ket het cavet. Eun dervez eur vanden soudardet a en em gavas da dremen hac o velet ar groas ec'h en em lakejont da sacreal a d'en em lacât e tu d'he filat. Gucrvel a reont lahourien a ioa en eur park tostic d'an hent; lacat a reont eur vouc'hal e dourn unan anezo en eur lavaret deza : Sao var bazennou ar groas, huella m'a helli, a sko taoliou houc'hal var divrec'h ar C'hrist evit m'a koezo d'an douar. Al laboureur a hign lijer, he vouc'hal var he skoaz, credi a rear e za da skei var ar groas, he vreudeur ho deus aoun ne rafe eur sacrilach; mes eur vech

pignet var chaos ar groas, ar c'hristen kalounec, a zistro ond ar soudardet, ar vouc'hal savet etre he zaou zourn : ar c'henta ac'hanoc'h, em'eza, a doucho oud ar groas-ma, a roi he vuez ama. Nicun ne gred tostât, mes sonden e crogont en ho fusuillou, hac ar paysant christen, a goez hac a varv e treid ar Groas. O! nac eûrussa maro! Bennos d'ar c'hristen a zo prest da vervel evit he feiz, evit gloar hac henor Jesus-Christ hac he Iliz !

---

## DAOUZECVET DERVEZ.

### Breuriez ar feiz.

Piou a lavaro ar pez e deus roet hac ar pez e deus great ar Verc'hes evit m'a vije anavezet a caret Doue, hac hon Aotrou Jesus-Christ? Gonde ma oa pignet Jesus en Env, ar Verc'hes a choumas var

an douar evit beza protectourez a consolatourez an Ehestel : kemeret a rea perz en ho lahourou apostolic dre he fedennou hac he aliou mad.

Evel ar Verc'hes, pep c'hristen a dle poania da lacât ar Religion d'en em asten. Hennès a zo eun dever a n'e deo nemeur anavezet; rouez int ar re a sonch e gloar Doue hac e silvidiguez ho nessa. An dra-ze, a levereur, a sell oud ar veleyen. Guir eo, ar veleyen zo ho dever lahourat evit kelen an dud hac ho lacât var an hent mad, a mallos d'ar Beleg n'er gra ket, mes n'eo ket nebeutoc'h guir eo eun dever evit pep c'hristen procuri ervez he c'haloud, gloar Doue a mad spirituel an eneou. Greomp eun tamik meditation var ar poent-ze.

Doue a zo hon Roue, hor Mestr, hon Tad; ni a zo he zujidi, he servicherien, he vugale.

Eur roue a zo e hrezel a e'halv e sujidi d'he sicour; n'eo ket evit en em ziveu na diveu he rouantelez heb soudardet, ret mad eo m'en defe eun arme, chetu perac e velomp hep hloas tenna d'ar hillet. An

oll sujidi ne zeont ket d'ar hrezel, mes an oll a rank, pep unan ervez he voyen, rei eun dra bennac evit paea ar soudardet : an taillou, ar c'hontributionou a servich da guemense.

Doue a zo ato e hrezel eneh an droucspered; ar veleyen, ar vissionerien eo he sondardet. An oll gristenien n'int ket galvet da veza soudardet Doue, da veza missionerien, mes oll e tlcont, dre ho fedenuou a dre ho aluzennou, sicour soudardet an Aoutrou-Doue, a chetu a-ze, chistenien, petra rit oc'h en em lacât e hreuriez ar Feiz. Evit eur guenec hep sizun e kemerit perz er hrezel santel hac hoc'h eus perz e labourou apostolic ar vissionerien. Bemdez en ho pater, e livirit ar c'homsou-ma da Zoue : hoc'h hano bezet santifiet; da lavaret eo, ra viot, va Doue, anavezet caret a servichet gant an oll dud. Mes penaos credi lavaret ho pater m'a na fell deoch na kemeret poan, na rei zoken pemp centim, evit gloar Doue a triomph ar Religion?

Doue a zo hor mestr a ni a zo he servicherien, eur servicheur mad a zo dle-

our d'he vestr eus he labour hac eus he amser; m'a choum heh labourat a da goll an amser e laer he vestr. Ma tigouez d'al laeroun dont da attaki he vestr pe he dieguez, n'en em lakai ket e tu al laeroun; er c'hontrol eo, en em lacât a rai e tu ar servicherien kalounec ha hugale an ty, evit harlu al laeroun; mez en defe o vont d'en em guzat en dra m'a ema he vestr en danjer. An diaoulou, christenien, a zo ato var vale, o clask an tu da laeres an eneou pere zo madou an Aoutrou-Doue hor mestr: ma caromp Doue, evel ma tleomp en oher, a chom a raimpni dibreder, evel servicherien didalvez a digalon, heb rei sicour ebet d'ar re a ra ar brezel d'an diaoul? Trei kein en danjer, d'hon roue ha d'hor mestr, a ve eun drubarderez ifam. N'en em rentomp ket coupabl eus an torfet-se; diskuezomp d'hon roue hon lealdet a d'hor mestr hor c'harantez oc'h eu em lacât e hreuriez ar feiz.

Doue a zo hon tad; hemdez e roomp deza an hano douç-ze.' Hoguen eur Buguel hac hen a hell lavaret e car he dad,

m'ar guel bemdez hen disprijout, hen outraji, beb ober netra evit he ziven? Eur buguel a n'efe ket he vrassa plijadur guelet be dad caret hac henoret? Kemeret a ra evinta e-bunan an henor a renteur d'he dad a muioc'h c'hoas an dismegans a rear deza. Brassa plijadur a ouffet da ober da eun tad, eo caret he vugale hac ober vad dezo. Oc'h en em lacât e breuriez ar feiz e reomp vad da vugale an Aoutrou-Doue, rac ar bayanet, an dud divadez a zo prenet koulz a ni, gant goad Jesus-Christ, mes allas! Beva a reont en devaligen eus ar maro; n'ho deus ket eveldomp-ni an heur da anaout ar guir Doue, a Jesus-Christ he vap.

Lavaret a helleur n'eus ket eur vreuriez agreaploc'h da Zoue ha profitaploc'h deomp, eguet breuriez ar feiz. Ma lavar Jesus-Christ en aviel, penaos eur banne dour roet d'ar paour en be hano, dre garantez evita, ne choumo ket heb recompans, petra da lavaret eua aluzen breuriez ar feiz? M'ar miritomp meuleudi a recompans evit soulaji izomou corporel hon nessa, pourvei d'he izomou spirituel

a dle heza eun œuvr a drugarez talvoudussoc'h deomp hac agreaploc'h da Zoue. Chetu perac e veleur e pep bro, kement ho deus feiz, kement a gar Doue hac ar religion, oc'h en em anroli e hreuriez ar feiz. An oll Eskibien eus ar bed ne haouezont da hrezec e faveur ar vreuriez-ze. Hon tadou santel ar Pabet o deus staguet pe accordet d'ar vreuriez-ze kalz induljançou, ar pez a zo eur hrenven eus an istim a reont anezi.

Savet da guenta e kear Lyon, hreuriez ar feiz a zo hirio stignet dre ar hed-oll a n'eo ket possubl lavaret ar vad e deus great. Bep hloas e veleur eur maread Beleyen yaouank o vont eus a Franç, eus ar Spagn, eus an Itali, en eur guer, eus a hep rouantelez, o vont, a lavaran d'ar hroyou pella, d'al leac'h ne zeus uemet tud gouez, evit prezec Jesus-Christ hac he lezen. An darn-vuya eus ar vissionerien calounek-ze ne zistroont ket d'ho bro : mervel a reont e kreis ho labonrou apostolic, merzeriet kals anezo. Mes nac a vad a reont! Badezi a reont eun niver bras a vugale vian hac an dud avancet en

oat. Kass a reont ar sclerijen el leac'h n'oa nemet tenvalijen. Mes evit ho heachou hir a mizus, hor Missionerien gueis n'ho deuz ken sicour nemet hreuriez ar feiz. Lavaret a rear, an aluzen a zo pinvidic, guir eo kemense. Ar re a zo e hreuriez ar feiz ne roont hep sizun nemet pep hini eur guennek, hac ar guenneien-se a ra da fin ar hloas, pevar pe hemp milion. Doue a ro he vennos d'ar vreuriez savet evit he c'hloar.

**Exempl.**

Lenn a reomp en aviel penaos guechall, eun dervez m'ac'h en em gave hor Salver ehars en templ e Jerusalem, kalz tud a deue da zigass prof pe offrançou d'an templ. Tud pinvidic a deue hac a roe offrançou hras. Dont a reas ive eur c'hreguik paour, eun intauvez a ne roas nemet daou hezik mouniz. Houma, a lavaras hor Salver, e deus roet muioc'h eguet ar re-all. Ar re binvidic o deus roet eus ar pez o deus a re, hac an intanvez paour e deus roet kemeut e deus.

E hreuriez ar feiz, guennek ar paour

eo prof an intanvez-ze meulet gant hor Salver.

Guerc'hes santel, grit m'a carimp Jesus hac ar religion eveldoc'h.

## TRIZECVET DERVEZ.

### Beza devot da Sant Joseph.

Eun den hac en deus eur procez e pebini en deus kalz da goll pe da c'hounit, kenta tra en deus da ober eo clask eun alvocat guisziec evit lacât he affer etre be zaouarn. Ni, kristenien, eo au den-se; eur procez bras hon eus gant an droucspered pehini a fell deza caout hon ene.

Kistion eo cvidomp eus ar barados pe eus an ifern. Penaos gallout en em ziveu oud eun enebour ker fin a ker kre a m'a z'eo an drouc-spered, m'a n'hon eus eun alvocat mad, eun divennour galloudus? An nebeuta tra a ouffemp da oher evit

hon ene eo ar pez a ra tud ar hed evit ho afferiou temporel.

Kemeromp Sant Joseph evit hon alvocat, caromp, henoromp, a pedomp aliez Sant Joseph hac oump sur da c'hounit hor proces. Devotion ehet, na caëroc'h na profitaploc'h eguet an devotion da Sant Joseph. Lavaret a helleur u'eo ket an devotion-se anavezet nac istimet aoualc'h en hor bro. Gouscoude an devotion-se n'eo ket un devotion nevez, nac eun devotiou ivantet gant an dud; Jesus-Christ he-unan en deus e desket hac er prezeguet deomp. Jesus en deus caret Sant Joseph he dad maguer a sentet outà gant ar vrassa humilite. Ar Verc'hes epad m'e deus bevet gant Sant Joseph e deus hen garet hac henoret evel he fried hac evel he gouarnour carantezus. Lavaret a helleur peuaos hirio koulz a pa edo var an douar, ar Verc'hes Vari a guemer mui a sourci eus henor he fried santel eguet eus he biui he-hunan. Discleriet e deus da gals a Zent, hac e particulier, da Santes Berc'het dre revelatiou burzudus, peguen agreabl eo dezi an devotion evit Sant Joseph.

An Elez ive a rente henor da Sant Joseph pa edo var an douar. Pa zenent a herz Doue da zigass deza eur gonrc'hemen hennac, ne goumzent outa nemet gant ar respet ar hrassa.

A viscoas hor Mam Santel an Ilis bepret sclerijennet gant ar Speret-Santel, e deus en em hlijet o prezec d'he hugale henori a caret Sant Joseph. N'hon eus ket a l'eac'h eta da veza souezet o velet ar Zent e pep amser, o caout un devotion vras da Sant Joseph, hac er c'houenchou an devotion-se a zo bet bac a zo ato caret hac istimet.

Ar Zent, eme Sant Thomas, ho deus kalz galloud dirac Doue hac a hell ober kalz vad deomp ; mes, a lavar santes Theresa, Doue a ziskoes muioc'h a larguentez e kenver Sant Joseph, o rei deza ar c'halloud d'hon sicour en hon izomou hac en danjerou.

An dra-se n'eo ket diez na da gomprer na da gredi. An hini en deus servichet da Jesus da dad a da c'houarnour var an douar, a dle caout eur c'halloud vras dirac Doue. An hini en deus het an henor

da veza pried mam Doue, da vaga a da zionall ar vam hac ar map, a possubl eo ne ve ket selaouet gant an hini a zente outa pa edo var an douar? Ar Verc'hes n'eo ket evit en em viret da garet ar re a gar he fried carantezus.

Sant Joseph a zo henoret evel patron ar burete a patron ar maro mad. M'ar fell deomp eta miret hor c'halon pur a chast, bezemp aliez recour da Sant Joseph. Ma fell deomp caout eur maro mad, ne lezomp dervez ebet da dremen heb goulen ar c'hraç-se dre intercession Sant Joseph. Biskoas, a lavar deomp Santes Theresa, u'em eus goulennet netra digant Sant Joseph, n'a ven bet selaouet a n'am be bet recevet va goulen. Ma n'am c'hredit ket, grit evel am eus great, hac e velot hoc'h-hunan.

Chetu ama eun exempl tennet eus bistor urz sant Frances hac a ziskoes deomp ar fisianç a hellomp da gaout e Sant Joseph, hac eur feçon vad d'en henori.

**Exempl.**

Daon vanac'h cus a urz sant Frances a

veache var vor, tostik da zouar Flandrès. Sevel a ra un tourmant horrubl pehini a goufountas al lestr gant tri-c'hant den a ioa enna. Al lestr en em zigoras hac a ieas a damou. Dre eur c'hraç eus ar hrovidanç, an daou vanac'h a hellas tapout krok en unan eus an tamou coatse, var hehini e choumjont, etre ar vuez hac ar maro, epad tri dervez ha teir nosvez, en danjer bep momet da veza lounket gant ar mor. Servicherien devot da Sant Joseph, a lcun a fisianç en he hrotection gallouduz, ec'h en em lekejont d'he hedi d'ho savetei. A veac'h m'oa echuet ho feden m'a veljont oa het selaouet, rac kerkent an tourmant a zeu da derri, an amser da skleraat, ar mor da veza plean, hac an esperans en ho c'halon. Mes ar pez a gresk ho joa eo ar guel eus eun den yaouank pehini gant eun ear gracius a leun a vajete, a dosta outo a goude heza ho saludet en em guinnik dezo evit ho hincha. E berr amser a gant neheut a hoan e m'int e meaz a zanjer, rac ar mor hac an avel a selon gant donjans mouez an hini oud pehini Doue ar

mor bac an avel, en doa sentet guecball.

An daou vanac'h e savete var bord an aot en em strink da dreit bo Salver pe-hini ne anaient ket a pehini a guemerent evit eun Eal. Goude heza be druga-rekeat er pedont da lavaret dezo be ba-no. Me, emeza, me eo Joseph ; m'ar oc'h eus c'hoant da ober eun dra bennac da blijout din, ue lezit ket eun dervez da dre-men heh lavaret devotamant seiz *Pater* a seiz *Ave Maria*, e memor eus ar seiz gla-c'har a bere oun bet affijet var an douar, bac e memor eus ar seis levenez am eus tanveat epad an amser am eus tremenet var an douar e compagnunez Jesus a Ma-ri. Goude ar c'houmsou-se e tisparissas, bac hon daou vanac'h, bo c'halon beuzet er joa, a bromettas, evit diskuez bo ana-oudeguez vad, beza fidel da garet Sant Joseph a da embanni e pep leac'h, he va-delez evit he servicherien.

Goude an bano a Jesus hac a Vari, an hano a Joseph, eo an doussa d'ar galon. Ra vezo an hanoiou-se bepret en hor guinou a muioc'h c'hoas en hor c'halon.

Jesus, Mari a Joseph, an tri bano-se a

zo kassaüs d'an drouc-speret hac a rai deza kemeret an teac'h, hep veach m'ho livirimp gant feiz, gant fisianç a gant carantez. Beza devot da Sant Joseph eo ar guella moyen da hlijout d'ar Verc'hes hac ive da Jesus.

*Amen.*

---

## PEVARZECVET DERVEZ.

### Caret hon Nessa.

Caret Doue dreist pep tra hac hon nessa eveldomp hon-hunan, chetu a-ze e daou c'her an oll gourc'hemennou. Rouez int ar re a gar Doue dreist pep-tra, a rouessoc'h c'hoas marteze ar re a gar ho nessa evel m'a zeo dleet. Petra veleur, petra gleveur etouez an dud? Yenien etre an dud eus ar memes ty; facherion etre an amezeyen; kassoni, venjans, chetu a-ze

petra veleur er hed. Greomp hirio enn tamik meditation var ar gourc'hemen a ra Doue deomp d'en em garet.

Eun Doctor eus al lezen a c'houlennas ond Jesus pehini oa ar brassa gourc'hemen. Jesus a reapountas : caret a reot an Aoutrou ho Toue eus hoc'h oll galon, eus hoc'h oll ene, eus hoc'h oll spered : hennes eo ar brassa hac ar c'henta gourc'hemen ; an eil a zo henvel oud hennes : caret a reot ho nessa eveldoc'h hoc'h-hunan. Al lezen hac ar Brofetet a zo oll en daou c'hourc'hemen-se. Eur gourc'hemen nevez a roan deoc'h, a lavare c'hoas hor Salver d'he ziskibien : en em garit an eil eguile. Ar garantez ho pezo an eil evit eguile a vezo ar merk dre hehini e viot anavezet evit va diskibien. Va gourc'hemen eo m'en em garot evel m'am eus ho caret. Ne hellomp ket lavaret eta e z'oump diskibien da Jesus-Christ, m'a n'eu em garomp ket. An Ebestel akoliet gant Jesus-Christ, ne haouesont da brezec deomp ar garantez evit an nessa. Clevit petra lavar sant Yau, miguoun Jesus. An neb en deus kassoni oud he vreur a zo en devalijen.

An neb ne gar ket he vreur a zo e stad a varo. An neb en deus kassoni oud he vreur, a zo eur muntreur.

Da lavaret eo, christenien, an neb ne gar ket he ben nessa a zo evel eun den surprenet en hent gant an noz, a zo en danjer d'en em goll; maro eo dija dirac Doue, eur muntreur eo, lazet eu deus he ene hae ene he vreur.

O! Nac e zo bras dallentez ecrteu tud pere var digarez m'a zeont bep Sul d'an Oferen, m'a reont bep bloas ho fask, m'a ne laeront ket, m'a reont an aluzen, a sonch dezo bale en hent mad. D'an dudse eo e lavar sant Jerôm: kammejou bras a rit, mes ne dizot ket penn ho kueaeh, rac tee'hed oue'h divar an hent. (*Magni passus, sed extrà viam*).

Ar reson vad bebquen a lavar deomp en em garet. An den a zo crouet gant Doue evit beva e compagnunez re-all, mes a possubl eo d'an dud beva assambles e peoe'h hae en union, m'a n'eus ket a garantez etrezo? Eun den a n'be gar ket he nessa, a vag kassoni en he galon, a zo henvel oud eur hleiz prest ato da daga he breiz.

N'en em glemmomp ket eua ar gourc'hemeu a ra Doue deomp d'en em garet; n'eo ket ouzomp-ni bebquen e sell ar gourc'hemen, mes oud an-oll; m'ar d'oump dalc'het da garet ar re-all, ar reall a zo dalc'het ive d'hor c'haret. Eur c'hommerç eo e pehini hon eus oll da c'hounit.

Sant Lucas o coums eus ar gristenien guenta a lavar n'ho devoa nemet eur galon hac eun ene, kement ec'h en em garient.

O! peguen eürus e vemp var an douar m'a ve observet mad gourc'hemen Doue! Mes allas! An dronc-spered a zeu da c'hoeza an tan, da lacât an trous hac an division eu bon touez, bac e leac'h en em garet hac en em sicour evel breudeur, ec'h en em zavomp an eil eneb eguile, e-vel euchourien touet. Clask a caout a reomp cant digarez evit maga en bor c'halon santimanchou a yenien pe a gassoni. Caret tud falaer, tud o deus great drouk deomp, a dreiat-oll ho fardoni, chetu eun dra hac a zo impossubl.

Douc, christenien, n'en deus ket lava-

ret deomp caret behquen ar re a ra vad bac a blieb deomp, mes an oll, memes hon adversourien. Pardounit hac e viot pardounet; ar pez ho pezo great d'ar re-all a vezo great deoc'h, m'a ne bardounit ket, pardoun ebet evidoc'b. Penaos e credomp-ni oher bor peden noz a mintin, penaos lavaret hor Pater, m'a revuzomp pardouni? En em goudaomi a reomp hon-hunan pa leveromp da Zoue : pardounit deomp hon offansou evel m'a pardounomp hon-hunau d'ar re o deus hon offanset. Diez eo pardouni da eun den en deus great hac a ra pa bell, a bep seurt drouk deomp. Ya, diez ha poauius eo, mes poaniussoc'h e vezo c'hoas mont da zevi en ifern m'a ne bardounomp ket.

Tud colerus a venjançus, m'a ne fell ket deoc'h pardouni, choumit heb lavaret ho Pater, heb mont da goves, heb mont da gommunia, rac clevit petra lavar deoc'h Jesus-Christ e-hunan. A pa veac'h e c'hars an Aoter evit ober boc'h offranç, da lavaret eo ouc'h taol ar gommunion, ma teu da sonch deoc'h eo fachet ho preur ouzoc'h, lezit eno hoc'h

offranç, choumit heb coummuuia, hac iit da guenta d'en em reconcilia, da oher ar peoc'h gant ho preur.

Nac e zo eun dra vad, eun dra gaer, a lavar ar Profet David, guelet ar vreudeur o veza assamblez e peoc'h hac en union! Lezomp eta a gostez an oll digareziou ivantet gant an ourgouil, a bezomp ato prest da bardouni. Greomp an avanç kenta, a Doue hon recompauso dre ar joa hac ar peoc'h a galon.

### Exempl.

Er bloas 1851, en eur barrès a Vreiz-Izel, daou zen a rea assambles ho Jubile. An daou zen-ma a ioa bet mignounet vras, mes eur pennat a ioa n'en em velent muy; eun teod fall en doa lakeat facheri etrezo. Unan anezo o veza eat da goves a ziselerias d'he gonfessour en doa drouk oud eun all. M'ar fell deoc'h, eme ar c'honfessour, receo au absolven hac ober ho Jubile, eo ret mad pardouni ha mont d'en em reconcilia da guenta. Hoe'h adversour bac hen a zo er sizun-ma oe'h ober he Jubile? — Ya, va zad, er guelet

em'eus en iliz. — Mad, c'hui a iele d'he gaout, hac a astenno ho tourn deza evit diskuez er pardounit. — Na m'a ne grog ket em dourn? — Goaz-a-ze evinta, c'hui ho pezo great ho tever.

D'an ahardaez hor penitant a ia da c'hedal he gamalad pe he adversour, asten a ra deza he zourn : kerkent ec'h en em daolont an eil da c'houzouk eguile; ar peoc'h zo great, an daou adversour a zo mignounet evel diaguent oher a reont ho daou ho Jubile, hiscoas u'oant bet ker countant a ken eürus.

Caromp hon uessa, bezomp hepret trugarezus en andret ar re-all, a Doue a vezo trugarezus eu hon andret.

Guerc'hes santel, mam a drugarez, grit n'a zalc'himp james kassoni en hor c'halon.

# PEMZECVET DERVEZ.



## An Aluzen.



Saludomp ar Verc'hes galvet an Intron Vari a drnez, abalamour m'a zeo trugarezus en andret ar hec'herien, a ma zeo truezna en andret kement hini a zo er boan.

Nens ket guelloc'h moyen da blijout d'ar Verc'hes eguet caout truez oud ar re a zo en izomp, oud ar beorien. Chetn perac e conmzimp hirio eus an aluzen.

Beza e zeus tud pinvidic pere ne reont ket an alnzen ; Beza e zeus re all a ra an aluzen heb credi e vent dalc'het, dindan boan a hec'hat, d'en ober. An dud-ze oll a zo en eun dallentez vraa.

Ober an aluzen a zo eun dever striz gourc'hemenet gant Doue adalec cou-

mançamant ar bed A viscoas e z'eus het peorien a da viken e vezo. Ar beorien a zo hugale da Zoue koulz hac ar re binvidic; Jesus a zo galvet tad ar beorien; hoguen eun tad ne hell ket lezel he vugale dizouten. Clevit petra lavare Doue guechall d'he bopl: Pa zeot da guerc'het hoc'h eost eus ho park, ne zestumot ket ar pennou choumet var an douar, ho lezel a reot gant ar beorien.

An den santel Toby, a lavare evelhen d'he vap: grit an aluzen ervez ho kalloud, a na zistroit ket ho pisach divar baour ebet. Evit coumpren pe guen necesser eo ober an aluzen selaouit ar pez a lavar an Aviel. Deiz ar varn general, Jesus-Christ a lavaro d'ar re zaonet: iit, tud milliguet, iit d'an tan eternel; naoun em eus bet, a n'o c'heus ket roet din da zihri; sec'het em eus bet, a n'o c'heus ket roet din da eva; e noaz oun bet a n'oc'h eus ket va guisket...

Choum heb ober an aluzen a zo eta eur pec'het bras, eur pec'het marvel, rac n'eus nemet ar pec'het marvel a gass an den d'âu ifern. Ar c'houmsou-ze eus an

Aviel a ro c'hoas deomp da entent penaos pa reomp an alnzen d'ar paour eo da Jesus-Christ he-hunan e reomp vad.

Oll, paour a pinvidic, oump hngale da Zoue ; oll eta oump hreudeur a c'hoarezet ; oll onmp memprou eus ar memes corf. Natural eo eta e rofemp sicour d'ar heorien pere a zo hor hreudeur.

A lavaret a hellomp-ni e carомp hon nessa, evel m'a zeo hon dever, ma lezomp aneza en izom a ni o c'hallout he soulaji ?

Ar gristenien guenta en em garie evel pa n'ho devije uemet enr galon hac enn ene, a chetu eno perac e lakeant ho madou e commun, a ne velet paour ehet en ho zouez, da lavaret eo, paour ebet ne chomme heh heza siconret. Pehes kentel evit kals a gristenien eus an amser-ma ?

Lavaret a rear, a n'eo ket heh reson : an aluzen a zo pinvidic. An alnzen a zo avantaehus, n'eo ket hehken d'an hini he receo, mes ive d'an hini er gra. Eur sourcen eo a joa hac a esperans. Ar sonch da veza torret he naoun da eur paour coz, da veza casset eun dors vara da eur vam

baour, pehini ne doa ket un tam da rei d'he bugaligou e crial en dro dezi, ar sonch-ze a n'eo ket douç d'ar galon ?

A guelet oc'h eus-hu hiscoas eun tyeguez discaret abalamour ar vestrez a roe re a aluzennou ? nan, nan. Oh c'hui pere oc'h eus aoun d'en em rivina oc'h ober an aluzen, selaouit petra lavar ar speret-santel er scritur sacr : *an nep a ro d'ar paour ne goezo ket er baourentez* ; « grit an » aluzen, hac ho krignoliou a vezo carguet » leun. Beza e zeus tud hac a ro ar pez ho » deus, hac a den da veza pinvidicoc'h ; » beza e zeus re all pere a guemer ar pez » n'eo ket dezo hac a zo atopaonr. » — Ar pez a lavar ar Spered-Santel, a velomp hemdez oc'h errnout. An neb a ro an aluzen hac en deus truez oud ar paour, a brest he zanvez da Zoue, a Doue ne vank james da baea he zle.

Livirit din, tud pinvidic kriz a didruez oud ar beorien, petra oc'h eus-hu esper da ober gant ho madou ? A n'eo ket digant Doue eo oc'h eus ho recevet ? Doue en dens lezet ganeoc'h ar beorien evit m'ho pezo sourci anezo ; ho madou n'int

nemet prestet deoc'h, mallos deoc'h m'a na rit ket eun usach mad anezo. Gant ho tanvez ec'h ellit gounit ar Barados; an aluzennou ho pezo great a ielo en ho raok d'an Env, a deiz ar varn Jesus a lavaro deoc'h : « naoun em eus bet, a c'hui » oc'h eus roet diu da zibri; sec'het em eus » bet, a c'hui oc'h eus roet din da eva; en » noaz oun bet, ac'hui oc'h eus vaguisket... » Deut, tud binniguet gant va zad.... »

Oh! penaos compren dallentez certen tud, pere a laca ho cürusdet da zestum madou pere a rankit da guittàt a pere a vezo ar pen-kaos eus ho daonation, d'an ampoent m'a c'halfent gounit gant ar madou-ze cürusdet an Env, beza karet hac henoret gant ar beorien, santout en ho c'halon eur joa beb he far!

Piou ne gar a ne istim ket eun den pinvidic a zo charitabl ha truezus en andret ar beorien? Pini eo ar huguel a ne zrid be galon en e greis, o clevet ober meuleudi he vam abalamour m'a zoa mad d'ar paour? Beza galvet mam ar beorien a zo henoraploc'h a dra sur, eguet beza galvet ar voundianez vras eus ar vro.

Goude ar sacramanchou, an aluzen eo ar voyen aurra da receo ar pardoun eus hor pec'hejon. Evel an dour a voug an tan, a lavar ar Scritur Sacr, evelse ive au aluzen a ro ar maro d'ar pec'het. Doue en deus promettet trugarez d'an hini a vezo bet trugarezus.

## Exempl.

En eur harres ens hor bro pebini a helfen da henvel deoc'h, eo en em gavet ar pez a zan da gounta.

Epad ar brezelliou bras, en amser Bonapart, an oll dud yaouank, koulz lavaret, a ranke mont da zondardet. Mont a reant, mes nebeut a zistroe. Eun den yaonank eus a eur harres vras a rankaa partial evel ar re-all, an daelou en he zaoulagat. He vam glac'haret oll a recoumandas deza chonm fidel da Zoue a beza hepret devot d'ar Verc'hes. Ar vam gristen-ma, evit m'he devije an heur vad da velet he map, o tistrei, a rea an aluzen kement a m'a zoa possuhl dezi. Bep mintin e veze great he skudellat souhen d'ar map evel pa vije er guear, hac ar skudel-

lat a veze roet bemdez da eur paour eus ar c'harter. An aluzen-ze ne oue ket collet, ar soudard yaouank goude beza bet er brezelliou, en Itali, en Allemagn, bac e meur a leac'h all ; goude beza guelet an darn-vuya eus he gamaladet lazet en dro deza, en d'oue ar boubeur, var benn dek pe zaouzek vloas, da zistrei d'ar guear, yac'h a diampech, a da velet be vam garautezus, a bevet eu deus pellamser goude, christen mad bepred.

O ! Mari, mam a drugarez, grit ma vezin bepret truezus en andret ar beorien.

---

## C'HUEZECVET DERVEZ.

Kasseomp an droue-prezegucrez.

Saludomp ar Verc'hes beuzet en be daelou hac en he za e tal ar groas. *Stabat mater dolorosa.* N'eo ket possubl coum-

pren na lavaret ar boan e d'ouc ar Verc'hes o velet be map divin disprijet, scoet a staguet oud ar groas. Gouscoude ne levereur ket e de-fe biscoas lavaret eur goums a gassoni nac a valloz enep bourrevien he map. An exempl-ze a dle deski deomp beillia var hon teod a diouall ne lavarfemp droug ebet eus a zen, nac ens hon adversourien memes.

N'eo ket da lavaret e ve pec'het ebet staucoc'h eguet an droug-prezeguerez, na pec'het ebet oud pebini e tioualler nebeutoc'h.

Petra eo drouc-prezec? Drouc-prezec, eme Sant Thomas, a zo eur gonms noazus da reputation an nessa.

Noazout da eun den en he gorf, en be yec'het, o skei ganta, oud he voal dreti; lamet diganta be vadou injustamant, ober gaou outa oud he droumpla pe oud he laeres, an traou-ze a zo pec'hejou bras; mes ar yec'bet hac an danvez, peguer precius bennac ma hellont beza, n'int ket da veza comparachet ond an benor, oud ar reputation. Enn den a c'honzanvo marteze rceeo eun nebeut taoliou

a coll eun nebeut eus he vadou, mes den
fur ebet ne otreo coll he bano mad, coll
he henor. M'ar d'eo eta eur pec'het skei
a laerez an nessa, eo brassoc'h pec'het
c'hoas lamet diganta he reputation. Chetu
a-ze gouscoude ar pez a rear dre an
drouc-prezeguerez. Den n'en deus c'hoant
da dremen evit teod fall, evel ive den
n'en deus c'hoant da veza drouc-prezeguet,
hac evel kent n'eus kazi den ha na
goesse er pec'het-ze.

E pet fesson e c'helleur drouc-prezec?
E meur a fessou, siouas!

Meuli a rear en eur gompagnunez unan
benuac. Kerkent eun teod fall pebini ne
gar ket an den-ze, a ivanto un drouc bennac
da lavaret aneza. Tamal injustamant
hac e faos, a zo galvet calomnia : a ret eo
beza poulzet gant an diaoul, evit mont
da damal eun den eus a eun drouk n'en
deus ket great na sonjet benna marteze.

Lavaret a rear eus a eun all, en deus
great eun drouk bennac. An teod fall a
zao hac a lavar en deus great goassoc'h
c'hoas.

Beza e zeus eun den en ho karter, hac

a zo caret hac istimet gant an oll; an teod fall ne vezo countant ken en devezo gallet coll reputation an den-ze : diskuill a ra eur faot n'oa ket anavezet, pe a ioa ancounac'heat pell zo.

Mar deus er vro eun den charitabl, eun den mad d'ar paour, eur plac'h pe eun den yaouank fidel da dostât oud ar sacramanchou, an teod fall ne vanko ket da lavaret eus an dud-ze, eo dre fouguerez a vanite e reont ar pez a reont.

En em gaout a ra gant eun den eus an amezeguez da veza tamallet injustamant; an teod fall a gleo lavaret drouk eus an amezec-ze pehini a voar ervad a zo didamall, n'en defe nemet eur guer da lavaret evit he zizamma, mes rei a ra peoc'h, bac o choum heb parlant e ro pe he les ar reall da gredi eo guir an drouk a levereur.

Ober a rear meulendi unan-bennac, lavaret a rear eo eun den honest, eun den a religion, eun tad mad, eur pried mad.

Ya, a lavaro an teod fall, guir a livirit, mes menr a dra a ve da lavaret, a ne lavaran ket. A n'eo ket an dra-ze, christe-

nien, planta ar gountel e kalon eun den en eur c'hoarzin outa?

Nac a zrouk a ra eun teod fall! Priejou heb carantez; bugale heb respet evit ho zud; breudeur ha c'hoarezet e yenien an eil oud eguile; amezeien e facheri pe e procès; mignounet e kassoni; venjans, kannou, muntrou; ar malheuriou-ze oll a zo peur-liessa ar frouez eus an drouk-prezeguerez, labour eur goal deot. Reson en deus an abostol da lavaret penaos an hini ne bec'h ket gant he deot, a zo eun den parfet, cun den direbech. Kalz a dud, a lavar ar fur Salomon, a zo maro dre ar c'hleze, mes n'eus ket kement hac a zo en em gollet dre ho zeot. An ourgouil, ar jalousi, an ambition, ar gassoni a zo ar pen kaos eus an darn-vuya eus an drouk-prezeguerez. An teod fall, a lavar c'hoas ar Spered-Santel, a zo milliguet.

Kasseomp, christenien, kasseomp an drouk-prezeguerez; goezomp pe goulz hac e pe fesson parlant. M'a n'hou deus ket a vad da lavaret eus a eun den, tavomp, ne zeomp ket da zua he reputation heb necessite. Ne vezeur ket pell evit o-

her da eun den yaouank a da eur plac'h yaouank koll ho fortun gant ho henor. Eur goumz hehken a zo aliez aoualc'h evit ober da eur mevel pe da eur plac'h, coll ho flaç hac ho hara. Eur gomz lavaret marteze dre farcerez, a zo aoualc'h evit miret oud eur Pastor da oher ar vad en he barres, oud eur c'honfessour da veza selaouet gant he heuitautet. Ne zeomp james da repos, heb heza examinet hor c'houstianç var ar pec'hejou hon eus great epad an deiz dre hon teod. Examiuomp dirac Doue a ni a garfe e ve lavaret ac'hanomp ar pez hon cus lavaret eus ar re-all. A pa ve guir an drouk hon eus lavaret, hon eus pec'het; ue garfemp ket e ve diskuillet hon defotou nac an drouk hon eus great. Nac e zo eürus an den a hell lavaret evel guechall sant Ephrem var ar poent da vervel : hiscoas enr goums fall n'eo sortiet eus va guinon; biscoas n'em eus lavaret drouk eus a zen.

## Exempl.

Eun den yaouank devot a ieas eun dervez da gaout enr manac'h santel, hac

er pedas da rei dezan eur ciliç, pe eur gouriz reun, evit, emeza, ma c'hellin tre-c'hi va goal ioulou a beza mestr d'am zeod. Ar manac'h, den fur a prudant, a res sin ar groas var he c'hinou en eur lavaret deza : credit mad, va mignoun, ar guella gouriz reun eo beza ato var evez var ar pez a sorti dre an nor-ma.

An exempl-ze a zesk deomp gant pe-guement a sourci e tleomp beilla var hon teod.

Guerc'hes santel, Mam a drugarez, grit m'a vezimp bepret charitabl en andret an oll.

## SEITECVET DERVEZ.

### Caout sonch eus an Anaoun.

Ar Spered Santel a lavar deomp eo eun dra vad a profitabl, caout sonch eus ar re varo a pedi evito, evit ma vezint di-zammet eus ho fec'hejou.

Coumset hon eus dija eus an obligation

da garet Doue, da garet ar Verc'hes, da garet hon nessa, da garet Sant Joseph ; hirio e coumsin eus an obligation da garet a da soulaji eneou ar plucator pere zo ive hon nessa.

Ne souch ket din em be izom d'en em zale ama da brouvi deoc'h e zeus eur plucator, nac ar vrasder hac ar grevusdet eus poaniou ar plucator. Ne gredan ket e ve unan eus ar re a ra Miz Mari hac en de-fe an disterra douetans var an articl-se eus ar feiz catholic. Mes beza e z'eus eun niver bras a gristenien pere ne sonjont nemeur en ho zud a zo eat eus a vuez ar bed-ma, ebetu perac e fell diu coums deoc'h eus an obligation da bedi evit an anaoun.

Ne hellomp ket lavaret e caromp Doue, m'a na reomp netra evit delivraus eneou ar plucator. Piou eo an eneou-se a perac e m'int-ti er plucator ? An eneou-se a zo mignounet Doue, bugale Doue, souffr a reont evit peur echui ar binijen n'ho deus ket great var an douar, evit peur baca ho dle da justiç Doue. Doue a gar an eneou-se, mes evel netra souillet ne

antreo biken en Env, he justiç a c'houlen m'a ve ar pec'het effacet neat dre ar hinijen. Doue a zo trugarezus mes just eo ive. O pedi evit eneou ar plucator, c paeomp ho dle da justiç Doue hac e rentomp he drugarez victorius, da lavaret eo, e roomp da Zoue ar voyen da implija he drugarez c kenver he vugale, heb m'a de fe he justiç leac'h d'en em glemm. Renta a reomp eta servich da Zoue, creski a reomp he c'hloar, rac an eneou santel-se eur vech dilivret eus ho frison, a ia rac-eün d'an Env evit meuli a glorifia Doue epad an eternite. Ar vissionerien a ia d'ar hroyou pell evit prezec an Aviel, ato e riskl ho buez, a ra heb mar, eun dra agreabl da Zoue; mes ar hayanet, an dud gouez n'iut ket mignounet Doue evel m'a z'eo eneou ar plucator pere a zo maro e stad a c'hraç; chetu perac e c'helleur lavaret penaos ar re a zo devot a mad da hedi evit eneou ar plucator n'ho deus ket hiano'h mirit eguet ar vissionerien calounek pere a guitta ho bro, ho c'hereut hac ho mignounet, cvit mont da c'hounit eneou da Zoue.

Oher vad d'ar vugale, a zo oher vad a plijadur d'an tad. Hoguen eneou ar plucator a zo hugale da Zoue hac he vignounet; sclear eo eta e zeo agreabl meurhet da Zoue an devotion evit an anaoun.

Ar garantez a dleomp da gaout evit hon nessa a c'houlen ive m'a rofemp sicour da eneon ar plucator. Ma teufet da lavaret deomp eo kroguet an tan goall en eun ty, pe e zeus eul lestr var ar poent da vont da goll, e z'eus kalz tud e danjer da veza devet pe da veza heuzet, a n'eo ket guir e lessemp pep tra, pep labour, evit mont da rei sicour d'an dud keis-ze, petra bennac marteze m'a zint tud estren, tud ne anavezomp ket an oll? Ma velfac'h eur paour prest da vervel gant an naoun, a revusi a rafac'h-hu rei dezan eun tam eus ho para? Ma velfac'h zoken eun aneval e poan, ne halfac'h ket tremen abiou heb rei sicour deza, m'ar d'ema en ho kalloud.

Mad, christenien, eneou ar plucator a zo e poan, soufr a reont tourmanchou estranch, sevel a reont ho divrec'h etrezec enoc'h evit goulen sicour diganeoc'h,

hac oher a reot-hu ar scouarn vouzar? a lavaret a reot-hu n'ho anavezit ket, evit eskuzi ho krizderi? Ah! kalonou kriz a barbar, anavezit e touez an eneou maleürus-se ho tadou, ho mamou, ho preudeur, ho c'hoarezet, ho mignounet.

Mes a pa n'a vijent na kàr nac apparchant deoc'h, a n'eo ket aoualc'h gouzout e z'int hugale da Zoue hac e z'emint e poan, evit oher deoc'h caout truez outo?

An neb ne gar ket he vreur, eme Sant Yan, a zo e stad a varo, a zo maro dirac Doue; mes ne hellomp ket lavaret e caromp hor breur, ma choumomp heb rei sicour deza en he izomou, a ni o c'hallout en oher. Nan, nan n'eus ket eno a garantez guirion.

An den eta a zo didruez en andret eneou ar plucator, a zo eun den heb carantez, a zo maro dirac Doue.

An interest hac ar garantez evidomp hon hunan a ra deomp ive eun dever da gaout souch eus an anaoun. Revusi oher vad a renta servich da eun den pehini divezatoc'h a hell renta deomp brassoc'h servich, a n'eo ket eur follentez? Eneou

ar plucator eur veach eat d'ar Barados, ne ankounac'haint ket ar vad recevet diganeomp; pedi a raint d'ho zro evidomp, hac ho fedennou er c'hlôar a vezo agreaploc'h da Zoue eguet ar bedeonou a reomp ni var an douar. Ne ankounac'heomp ket ar pez a lavar Jesus-Christ en Aviel: gant ar memes goalen m'ho p'ezo muzulet d'ar re all, e vezo muzulet deoc'h. Da lavaret eo, christenien, m'ar bezit het mad da bedi a da lacât pedi evit an anaoun, Doue a bermetto ma vezo pedet evidoc'h goude ho maro; m'ar hezit het trugarezus Doue a vezo trugarezus en hoc'h andret.

A n'eo ket eun dever a justiç hac a lealdet evidomp pedi evit hon tud zo eat d'a anaoun? A c'hui a voar a n'emint ket er plucator abalamour deoc'h? Ho tad pe ho mam a zo marteze e poan abalamour m'ho deus bet re a garantez evidoc'h, abalamour n'ho deus ket dalc'het aouale'h varnoc'h en ho pugaleach hac en ho yaouankis. Hac ho pe-fe ar gristeri d'ho abandoni? Ah! sonjit e teui ho tro, a penaos m'ac'h abandonit hirio an anaoun, e viot ive abandonet.

Beza oc'h eus meur a voyen da soulaji eneou ar plucator ; ar beden, an aluzen, ar gommunion, hent ar groas, ar yun, an oferen santel a pedennou all an iliz. Eun deprofundis, eur hater, eun tam bara roet dar paour, an oll a hell oher an dra-ze.

Ar Zent e pep amzer, a zo het mad da hedi evit an anaoun; hac hirio en tiegueziou e leac'h m'a z'eus doujans Doue, e clevot hemdez er pedennou dious an noz ar vugale o lavaret eun deprofundis evit ho zud a zo eat da anaoun.

Guerc'hes Vari, mam a druez, grit m'a hon devezo truez oud an anaoun, evit m'en devezo truez ouzomp, Jesus ho mah binniguet.



## TRIVAC'HVET DERVEZ.

### Ar pec'het marvel.

Saludomp ar Verc'hes Vari concevet a ganet pur a neat dious pep pec'het, a greomp hirio hor meditation var ar pec'het a var an drouk a ra deomp.

Ar pec'het a zo sonjal, lavaret pe oher eun dra hennac countrol da lezen a da volontez an Aoutrou-Doue. O pec'hi e troomp kein da Zoue, ec'h en em zavomp eneh Doue oc'h oher fae eus he lezen, he c'hourc'hemennou, he hromessaou hac he c'hourdrouzou. Ar Spered Santel er Scritur Sacr, a lavar deomp tec'het diouc'h ar pec'het evel diouc'h eur sarpant. Ar guel eus eun aer, eus eur sarpant vinimus a ra deomp scrijal a tec'het huana m'a c'hellomp, hac ar pec'het, siouas! ne ra aoun ehet deomp. Perac

kemense? abalamour ne sonjomp a ne gomprenomp ket peguer hras drouk eo ar pec'het. Ne goumzin ket ama eus an injur a ra ar pec'het da Zoue, ne goumzin nemet eus an drouk a ra d'an den, d'hon Eneou. Ar pec'het, christenien, a zo eul laer, eun tyrant, eur muntreur.

P'en deus gallet eul laer autreal en eun ty, kenta tra a ra eo clask ar pep guella a zo en ty-ze, an aour, an arc'hant, al lienach, en eur guer kement a zo d'he zoare. Pa zistro d'ar guear mestr an ty-ze, a n'eo ket poanius evinta caout he dy goullounderet? Epad he vuez en doa lahouret evit destum un dra hennac evit he gosni, ha chetu hen ker paour ha biscoas. Lenva hac hirvoudi a ra, n'eo ket evit en em gonsoli.

Guelit c'hoas un den a vor pehini a zo het er hroyou pell hac a zo o tistrei d'ar guear, he lestr carguet a varc'hadourez, gread ganta he fortun, m'ar ghell tizout he horz-aot. Pehes ran-galon evinta m'a tigoes eur harr tourmant pehini a daol hac a vruzun he lestr oud eur garrec? Guelet a ra collet en eun istant ar frouez

eus meur a vlavez poan a labour. Mad, kritenien, ar pez a ra eul laer en un ty, ar pez a ra eur barr tourmant var eul lestr, a zo eur skeuden eus ar pez a ra ar pec'het marvel en hon Ene. Poaniet oc'h eus epad uguent, tregont, anter-kant vloaz, evit beva e doujanç Doue, evit destum madou evit an eternite; ma lezit ar pec'het, eur pec'het marvel ehken, da antreal en ho calon, chetu c'hui henvel oud eun den divisket gant al laeroun. Hoc'h oll euvrou mad, ho yuniou, oc'h aluzennou, ho pedennou, ho communionou, a zo collet evidoc'h dirac Doue; ne choum ganeoc'h mui netra, nemet ar pec'het. A n'eo ket eta gant reson e lavaran eo ar pec'het eul laer, eul laer didruez ?

2° Ar pec'het a zo c'hoas eun tyrant. Petra eo eun tyrant? Eun tyrant a zo eur mestr kriz a direson, eur mestr ne lavar james d'be servicherien ho deus gread mad, ho deus gread aoualc'h. Ar pec'het eur veach antreet en ho calon, ne lezo ganeoc'h na peoc'h na repos. M'ar douc'h bet en em vesvet eur veach, e poulzo ac'hanoc'h da vont adarre d'an davarn.

Mar douc'h falleat da ober an aluzen evit espern a creski ho tanvez, e lavaro deoc'h : mad a res, ret eo dit destum c'hoas, n'oc'h eus ket aoualc'h. M'ar douc'h coezet en eur pec'het vil, an diaoul a c'hoezo en ho calon an tan eus al lubricite hac a houlzo ac'hanoc'h da glask an occasion da gontanti oc'h ioulou fall. M'ar d'emouc'h e facheri oud unan hennac, an diaoul a lavaro deoc'h e rankit en em venji, ober muia m'a hellot a zroug d'hoc'h enebour. Gra, gra, a lavar an diaoul, nec'h eus ket izom da gaout aoun, countaut ec'h en em gavi goude. Pec'heur paour, a n'eo ket en doare-ze oud bet troumplet? A contanti ec'h eus-te gallet an hini ec'h eus choaset evit mestr? A lavaret en deus ben dit hiscoas ez pije gret aoualac'h? A ne zantez-te ket ne dout nemet eun esclavour carguet a chadennou? ô na trista, ô na mezussa esclavach!

3° N'eo ket aoualc'h d'ar pec'het lammet diganeomp hor madou hac hon derc'hel en esclavach, lammet a ra c'hoas diganeomp hor huez : eur muntreur eo.

Petra ra buez hon ene? graç Doue, carantez Doue. Evel hon ene eo huez hor c'horf, evelse ive graç Doue eo huez hon ene, bac evel ar c'horf dispartiet diouc'h an ene, a varv, a ia e poultr hac e ludn, hon ene dispartiet diouc'h Doue a goll he huez. Hoguen ar pec'het a zisparti an ene diouc'h Doue ; galvet eo pec'het marvel abalamour ma ro ar maro d'an ene.

Ar c'horf dispartiet diouc'h an ene, ne hell mui finval, na lahourat, na destum netra. Maro eo, spontus eo da velet.

An ene e stad a hec'het ne hell mui oher œuvrou mad hac a ve da veza countet evit an Env. Ar yuniou, ar pinijennou, an aluzennou great e stad a hec'het, a zo œuvrou maro, n'ho devezo recompanç ehet. Eur mestr ne hac ket al lahour n'eo ket great en he servich. Ar pez a hellomp da oher e stad a hec'het eo pedi Doue gant humilite evit ma roi deomp ar c'hraç d'en em gonvertissa.

Pehes avantach eta, kristenien, heva e stad a c'hraç, heva e carantez Doue ! Er stad eürus-ze kement a reomp, hon

labourou, a hell beza evidomp eur sourcen a viritou, eur sourcen a vadou spirituel pere a ielo en hon raoc d'an Env, a pere a vezo ho c'henaliez a herlezen a rai hor c'hurunen er harados.

Tec'homp eta dious ar pec'het evel diouc'h eur sarpant. M'ar hon deus ar malheur da goeza er pec'het, hastomp, hastomp d'eu em reconcilia gant Doue, dre eur gonfession vad a sincer. Beva er pec'het a zo cousket var hord an Ifern.

### Exempl.

Clevet em eus eun Tad Missioner o counta an exempl-ma.

Eur paotric trizec pe hevarzec vloaz a ioa het er mission ; clevet en doa lavaret ne dleer james choum er stad a hec'het, en aoun da veza surprenet gant ar maro.

Eun dervez ar paotric-ma en d'oue ar malheur da goumetti eur pec'het pehini a gave deza a ioa eur pec'het marvel. Dihri a ra he goan, lavaret a ra he Bater, mont a ra d'he vele, mes ne hell ket cousket. Dont a ra da sonch deza eus he hec'het : na m'a varfen en noz-ma gant

va fec'het? Chetu eno petra lavar henna he-hunan. Kerkent e sao goustadic, e laca he zillad, he tigor an nor heb beza guelet na clevet. Da belcac'h e za? mont a ra da skei var dor ar presbytal, guervel a ra an aoutrou person, pehini a lavar dezan gant dousder distrei d'ar gucar a dont d'he gaout pa vezo deiz. Nan, nan, eme ar paotr, me rank parlant gancoc'h, diouc'h-tu.

Goude beza covesseat e tistro countant, mont a ra d'he vele, a den ne voar eo het er meas eus an ty. — Antronoz vintin he vam a c'halv he map; ar paotr ne respont ket caer a zo he c'hervel; ar vam a ya da guichen ar guele, hac evit he ziuna a grog en he zourn; mes allas! an dourn a zo yen sklaç, ar paotric a zo maro mik. Maro eo, mes u'eo ket maro gant he hec'het!

Guerc'hes Vari pedit evidomp eu heur eus hor maro.



# NONTECVET DERVEZ.

## Ar Maro.

Deac'h, christenien, hon doa great hor meditation var ar pec'het, hirio e raimp var ar maro. Ar Spered-Santel a lavar deomp n'eus ket guelloc'h moyen d'en em viret oud ar pec'het, eguet ar sonch eus hor finvezou diveza.

Mervel a raimp, n'eus netra surroc'h; kement a zo er hed en lavar deomp. — Ar guez divisket eus ho frouez pe eus ho delioù gant an avel hac ar goan, a ne leveront-hi ket deomp e vezimp divisket a disearet gant ar maro! Ar steriou, ar rivierou pere a velomp o tremen evit mont d'ar mor bras, a zo eun imach eus ar rumou tud, pere an eil varlerc'h eguile, a red var zu an eternite. Pa zeomp e heach

e velomp ama eur vered, ama eur c'horf maro a zougueur d'an douar, ama eur groas savet var hord an hent evit goulen eur hedennic evit eun den maro pe lazet er plaç-ze; eu eur gucr, n'eus fors deomp e pe du sellet, e cavomp eun imach, eur skeuden cus ar maro. Peleac'h iut eat kement all a dud hon eus guelet hac anavezet a pere ne velomp mui dirac hon daoulagat, hon tadou, hor mamon, hor breudeur, hor c'hoarezet, mignounet hor bugaleach? Allas, maro int, darn anezo pell zo deja marteze. An traou-ze oll, christenien, a ne dlefent-hi ket digaç aliez en hor spered ar souch eua ar maro? A gortoz a raimp-ni ma teui an ankou gant he vorzol da skei var hon dor evit sonjal e tleomp mervel? Re zivezad e veze neuse.

Mervel a raimp oll, n'eus netra surroc'h, mes peur, pe goulz e varvimp-ni, chetu eun dra hac a zo cuzet ouzomp. Da he oat e varvimp-ni? Ne ouzomp dare. E peleac'h e varvimp-ni, var ar mor pe var an douar, en hent pe en hor goele? Ne ouzomp dare. Penaos e varvimp-ni? suhita-

mant, dre accidant pe a glan-vele? Ne ouzomp dare. E pe stad e varvimp-ni? Pe e stad a c'braç pe e stad a bec'bet? Ne ouzomp dare. Clevet a reomp bemdez lavaret : neb an nen zo beuzet : neb an nen za lazet gant be garr ; neb an nen a ioa eat yac'b d'be vele hac a zo cavet maro antronoz viutin. En amser ebet ar mariou subit n'int bet commuuoc'h eguet en amser-ma. Piou ac'hanomp, christenien, a hell lavaret : me ne varvin ket subitamant, amser am bezo d'en em anaout a d'en em brepari d'ar maro? Den a dra sur, rac nac ar yec'bet, nac an oat, nac an nerz, nac ar fortun, ne bell hor miret oud ar maro. Muioc'h a dud yaouank a velomp o vont d'ar vered eguet a dud coz. Amser oc'h eos, a levirit, tnd yaouank, n'em eus nemet uguent vloas, tregont vloas. En em fazia a rit pa levirit an dra-ze. Lavaret a dlefac'b, evit comms gant guiriones ; ar maro e deus dija nguent vloas, pe dregont vloas avanç varn-hon. Ar bloavezion tremenet u'int mui deoc'b, gonnezet int gant ar maro.

An drouc-spered, christenien, a ra he

hossubl evit miret ouzomp da sonjal er maro, rac gouzout a ra penaos ar sonch eus ar maro a ve aoualc'h evit oher deomp chench a vuez.

Ar sonch eus ar maro a zo eur c'houlaouen luguernus a behini ar sclerijen a ziskuez sklear d'an den an neheut a daloudeguez eus traou ar bed.

Chetu a-ze eur plac'h yaouank skoet gant eur c'hlenved marvel, e kreis he hrud; u'eus c'hoas nemet eun nebeut derveziou m'he guelet en dans, guisket kaer a lijer he zreit; ne sonje ket, pell diouc'h eno! e vije ken tost d'ar maro. Sellit-hi brema distrounket he hisach gant uerz ar c'hlenvet, he diou chod goloet gant eur c'huezen yen, c'huezen ar maro; goulennit diganti petra sonch hirio eus plijadurezou ar hed, eus an dansou, an nosveziou, eus an darempredérez, eus an amourousdet pere a goll kement a dud yaouank. Respount a rai deoc'h : follentez! follentez! mallos, mallos d'ar hed gant he oll blijadurezou tromplus!

Chetu a-ze, tud yaouank touellet gant

an chatou, petra a zo oud ho cortoz, var henn neheut amser marteze. Ah! ne c'hedit ket heur ar maro, evit anaout ho follentez.

Considerit c'hoas var guele ar maro an den-ze pehini ne souje nemet da zestum danvez, da greski he fortun. N'en doa ket amser, emeza, da lavaret he Bater na uoz na mintin; re a labour en doa evit gallout mont da goves na zoken d'an oferen; ar Zul a ioa evinta eun dervez a drafik. Credi a rea edo c'hoas ar maro pell diouta, a chetu heu discaret e kreis he oat hac he nerz; santout a ra eo ret mervel. Goulennit diganta pe seurt istim en deus hirio eus ar madou, eus ar pinvidiguezou pere o deus great deza ankounac'hât Doue hac he zilvidiguez. Rei a ra-fe a galon vad, kemeut en deus evit asten he vuez, evit recour ar vec'het. Compren a ra hirio ar virionez eus ar pez a lavar Jesus-Christ en aviel : petra servich d'an den gounit oll draou ar bed-ma, ma teu da goll he ene?

M'ar doump fur, christenien, ne dremenimp ket eun dervez, heb sonjal er

maro. Sonjomp pe ne sonjomp ket, mervel a raimp gouscoude. An hini en deus aoun rac al laer, a zo ato var evez, a choum en noz var zao, a brenn mad he zoriou. Ni ive, bezomp var evez, rac ar maro, eme Jesus-Christ, a erruo evel al laer e creiz noz; m'a n'en em zalc'homp var evez oump sur da veza surprenet.

### Exempl.

Francès Borgia, a ioa eun dijentil a lignez huel, istimet hac henoret gant an oll, a zoken gant he roue, pe impalaër ar Spagn.

An impalaërez Izabelle o veza deut da vervel, Francès Borgia, evel m'a zoa unan eus ar pennon brassa ens ar rouantelez, a oue carguet da gass ar c'horf da Guear Grenade, rac eno e veze enterret tud ar famill royal. Abars disken ar c'horf er bez, e oue digoret an arched evit en em assuri a corf ar Rouanez e voa. Izabelle a dremene evit ar gaerra Princes eua ar bed, mes eun nebeut derveziou goude he maro, ne voa mui anavezabl. Francès o velet eur chenchamant ker

prount a ken trist, a choumas mantret oll; ar guentel-ze roet dezan gant ar maro, ne zeas mui eus he spered. Goudevez e vevas evel eur zant e Palès ar Rone hac e kreis an henoriou; hac he hried o veza deut da vervel, e kuitteas ar hed, he gargou hac he henoriou, hac ec'h en em rentas religius e Societe an Tadou Jesuistet. Revusi a reas heza Escop, Cardinal a memes heza Pap. Mervel a reas e Rôme an dregout a vis Guengolo, er bloas 1572, d'an oat a zaou vloas a tri uguent, hac henoret eo en iliz dindan an hano a sant Francès Borgia.

Guerc'hes santel, grit ma sonjimp aliez er maro, evit ma vevimp hor c'halon distag dious madou, henoriou a plijadurezou ar hed.



## UGUENTVET DERVEZ.

Ret eo pedi.

Ar Verc'hes Vari, petra bennac m'a z'oa concevet a ganet didacb dious ar pec'het, ne heane da bedi. Tremenet e deus he hugaleach eu templ e servich Doue ; eul loden vras eus he buez e coumpagnunez Jesus-Christ, ha goude maro Jesus e veve en euu uuion ar vrassa gant Doue.

A ni, christenien, ouspen m'a z'oump ganet er pec'het, hon eus commetet kant a kant pec'het, a gouscoude ne hedomp ket pe ne reomp nemet an neus da bedi. A credi a reomp ni e z'aimp d'ar barados heb pedi ? eur fazi bras e ve eus hor perz. Barados ebet evidomp m'a ne doump aketuz da hedi.

An hini ne bed ket a zo henvel oud eun den elan pehini ne fell ket deza clevet coums nac a louzou nac a vidicin. Eur pec'her ne hell en em gonvertissa, nac an den just perseveri er stad a c'hraç heb eur c'hraç particulier digant Doue. hoguen Doue ne ro deomp he c'hraçou nemet kement a m'a ho goulennomp, sepet ar c'hraç kenta, evel m'a z'eo graç ar vadiziant. Goulennit, eme hor Salver en Aviel, hac e reecfot, elaskit hac e cafot, skoit var an nor hac e vezo digoret deoc'h. ya, christenien, en urz ordinal eus ar brovidans, ar beden eo ar sourcen eus graçou Doue. Rac-se eur pec'heur ne bell esperout caout ar pardon eus he bec'hejou nemet dre ar beden ; caout a reomp en Aviel meur a exempl a guemense. Ar gananeen ne zeu d'eu em gonvertissa nemet goude m'e deus pedet eu eur lavaret a greis he c'halon ; va Doue, sicourit a c'hanon : ar publican goude beza lavaret humblamant da Zoue : ho pezet truez ouzin, eur pec'heur hras oun ; al laer deou goude beza pedet Jesus da gaout soneh aneza. Doue, guir eo, a hell

convertissa eur pec'heur heb heza pedet gant ar pec'heur, mes kemense a zo eur hurzud a vadelez var hebini den ne hell counta. Pedomp eta, christenien, pedomp, m'ar fell deomp terri hor chadennou.

Mes, a lavaro marteze unan-hennac, me gred heza e stad a c'hraç. N'eus fors, ar beden a zo ive necesser deoc'h. Evel eun den yac'h a rauk dibri, kemeret magadurez dindan boan da goll he nerz, da goeza elan a da vervel, evelse ive an den ar santella ma choum heb pedi, ne zaleo ket da goeza er pec'het. Ar Zent, heb mankout unan, n'ho deus elasket ken armou nemet ar heden, evit eu em ziven oud enebourien ar silvidiguez, ar bed, ar c'hik hac an droue-spered. A ui, christenien, m'ar hon eus ar bonheur da veva e graç Doue, a dle oher evel ar Zent, earet ar beden. A n'e glevit-hu ket Jesus-Christ o lavaret deomp : ret eo pedi a pedi heb astal. A ret eo lavaret d'ar paour mont da skei var dor ar pinvidie? Nan, nan. Ni eo ar paour, n'hon eus netra; n'oump capabl da oher netra vad; ar pec'het, au

tech d'an drouk, chetu a-ze petra hon eus, chetu a-ze petra oump; n'hon eus eta nemet disken e goeled hor c'halon hac e clevimp eur vouez o lavaret deomp: paour oud, dinerz oud, ped, kea da akei var dor an drugarez infinit.

Hch ar heden, christenien, moyen ebet d'en em savetei; chetu perac Doue pehini a fell dezan e ve an oll salvet, en deua rentet ar beden eaz evit an oll. Evit pedi n'eo ket ret beza habil, heza cre, beza yac'h, heza pinvidic. Evit pedi n'eo ret eaout nemet bolontez vad. Pedi a zo sevel hor spered hac hor c'halon var-zu Doue, coums oua Doue evel m'a coumzomp oud cun tad pe eur mignoun. Ar paour en deus naoun, a voar manific penaos e tle goulen an aluzen. Gnelit ar publican a hehini e coumzomp hrema zouden; mont a ra d'an templ, oher a ra he heden e berr goumzou: ho pezet truez ouzin, va Doue, rac eur pec'heur braa oun, hac be beden a zo agreabl da Zoue. Pebes akoer a pebea kentel evidomp!

N'cus den eta, m'ar en deus skiant vad, a ne hell pedi, hac ar pez zo guella eo m'a

c'hellomp pedi e pep leac'h hac e pep mare. En ty, er meaz eus an ty, var an douar, var ar mor, en deiz, en noz, en eur labourat, e c'hellomp pedi. Moises a bede var ar menez, Jonas a bede e cof ar Balan, sant Louis a bede e kreis he arme. Rouanet an douar ne lezont ket an oll da dostât outo, da barlant outo, mes Doue a zo ato prest d'hon digemer a da rei deomp hor goulen. Kement a c'houlennot, emeza, kement a c'houlennot digant va zad em hano, a vezo roet deoc'h. Nac a brez a ve o vont da gaont eur Roue a lavarfe d'ar bobl : goulennit diganen ar pez a guerot, hac ho pezo ho koulen. Mad, Doue en deus promettet rei deomp kement a c'houlennimp; lakeat en deus etre hon daouarn ale'hoez he denzoriou; a ni a zo dall a diskiant aoualc'h evit choum en hor paourentez dre ar reson ne bedomp ket pe ne reomp nemet an neuz da bedi. Pedomp, christenien, pedomp noz a mintin, savomp hor c'halon var-zu Doue eur vech en amser epad an deiz; deomp gant fiszians, evel a lavar an abostol sant Paol, dirac

trôn an Aoutrou-Doue pebini a zo cun tad leun a drugarez. En hor poaniou hac en hon afflictionon ar beden a rai bor joa hac bor c'honsolation.

### Exempl.

Sant Philipp de Neri, en doa bet digant Doue an donezon a beden. An dousder a dauvea en oreson a ioa ker hras, m'a ne helle ket en em zerc'hel, m'a n'oa ket mestr dezau e-bunau; neuze e c'bourveze var an donar bac e clavet aneza o lavaret : aoualc'b eo, Aoutrou aonalc'b eo : « Espernit, me bo ped, ho consola-» tionou. En em bellait diouzin, Aoutrou, » en em bellait. Ne d'oun nemet eun den » sujet d'ar maro, hac an den var an » donar n'eo ket possubl deza receo na » douguen eur sœurt mor a joaiou celes-» tiel. Mervel a rankan, va Doue, m'a na » deuit d'am sicour. Clevet a reat ive a-» neza o lavaret aliez : ô va Doue, p'a » zouc'h ker karuz a ker karantezus, pe-» rac n'oc'b eus-bu roet din nemet eur » galon evit bo caret? da viana perac e » zeo va c'balon ker bihan a ken striz? »

Credi a rear, bac ar Zant e-hunan er c'hrede, e vije maro dre ar vrasder eus he joa, m'a n'en devije Doue, er mareouze, bianeat pe lammet he gonsolationou.

Guerc'hes Vari, obtenit deomp ar c'hraç precius da garet ar beden.

---

## KENTA DERVEZ VARN-UGUENT.

### Nerz ar Beden.

Commsomp adarre eua ar beden; ne ouffemp ket en ober re aliez, rac ar beden a zo galloudus evel Doue memes. M'a c'hanavessemp nerz ar beden, e vemp aketussoc'h da bedi.

Ar beden a zo, evel pa lavarfen, gouarnourez an drugarez a Zoue.

Ar beden a zialben justiç Doue, a zistro divarnomp breac'h he justiç.

Ar heden a ia hetec terri an arret pe ar setanç douguet en hon eneb.

Exemplou tennet eus ar Scritur Sacr a brouvo deoc'h ar pez a lavaran ama eus ar heden.

1° Doue a so trugarezus; ne fell ket deza maro ar pec'heur, mes he gonversion; guell eo ganta pardouni eguet punissa; prest eo ato da hardouni pa vez pedet a zoare.

Ar Patriarch Abraham a ioa eun dervez o kemeret an dishieol e tâl e zor, pa velas tostic o tont varzu henna tri den a ne anaie ket. Sevel a ra, mont a ra varzu henno a goude heza saludet auezo, ho fed da zont en he dy evit en em ziskuiza a kemeret ho fred. An tri beacheur a ioa tri Eal pere a ioa digasset gant Doue evit distruja Sodome, pehini a ioa eur guear n'oa heuni nemet a hep seurt dizurziou.

Abraham o veza clevet kemense, a goumzas evelhen oud unan eus an Elez pehini a guemere evit Doue memes : aoutrou, a coll a reot-hu an den just gant an den fall? M'ar he anter-kaut den just e Sodome, a perissa a raint-hi assambles

gant ar re fall? A ne hardounot-hu ket d'ar guéar oll m'a cavit henni anter-kant den just? Ne garfac'h ket ober eun dra evelse; an hini a varn ar hed-oll ne hell ket ober un dra injust, punissa an den just evel an hini a zo coupabl. Doue a lavaras deza : m'a cavan anter-kant den just e Sodome, kear a vezo espernet abalamour dezo.

Abraham a respount : me, ne doun nemet poultr a ludu, mes kemeret a ran an hardisziegez da c'houlen c'hoas a c'hni a zistrujo kear m'ar mank pemp eus a anter-kant? — Nan, eme Zoue, ne distrujin ket m'a cavan henni pemp a daou-uguent den just.

Na m'a n'a gavit nemet daou-uguent, a lavar Abraham ? — Ne distrujin ket.

N'en em fachit ket, a lavar Abraham ; petra reot-hu, m'a n'a gavit nemet tregont? — Ma cavan tregont, ne distrujin ket.

Na m'a n'a gavit nemet uguent, a lavar adarre Abraham? E pardounin abalamour d'an uguent-ze.

Va lezit c'hoas da c'houlen; a n'en em

fachit ket aoutrou : petra reot-hu m'a n'a gavit nemet dek? — Abalamour d'an dek-ze kear a vezo espernet. — Var guemense an tri beacheur a bartias a prestic goude Abraham a velas an tan e Sodome; Doue n'en d'oa ket cavet eno dek den just.

Abrabam a bed Done, a Doue a ro deza he c'houlen. Jesus-Christ a lavar deomp-ni ive : goulennit hac e recefot.... Ar beden eta a zo gouarnourez graçou Doue.

2° Ar beden a deun an armou eus a zourn an Aoutrou-Doue. Kemense a velomp er pez a erruas guechall gant Pobl Israël.

Doue, evel a ouzoc'h, en doa divennet ober imachou, doueou coat, mean pe vetal, evit ho adori; n'ho pezo, eme Zoue, ken Doue nemedon-me. Ar bopl, dre exempl ar bayanet pere a adore an doueou faos a pere o doa idolou, a fellas deza ive caout eun idol aour, great e furm eul leue. Kemense a oue great epad m'a edo Moises var ar menez evit receo urziou Doue. Ar bopl a zavas mintin mad

evit celebri eur gouel en henor d'an douc nevez, d'al leue aour.

Doue a goumsas evelhen oud Moïses : kea, disken, d'ha bohl en deus pec'het, goude m'a em eus he dennet eus an Egypt; eat eo eus an hent ez poa diskuezet deza; great o deus eul leue dre deuz, en adoret o deus hac offret deza hostiou en eur lavaret : ar re-ma eo an Doue, Israël, o deus da dennet eus an Egypt.

Doue a lavaras c'hoas da Voïses : guelet a ran eo ar bopl-ma kalet a henn; lez ac'hanon m'a zin e koler evit ma tistrujin ar bopl-se a m'a roin did eur bopl vras da c'houarn.

Hoguen Moïses a hede an Aoutrou he Zoue, en eur lavaret : Perac Aoutrou, en em lacât e koler eneh ho popl oc'h eus tennet eus an Egypt gant eur c'halloud hac eun nerz vras? Me ho ped, ne roit ket d'an Egyptianet leac'h da lavaret a-c'hanoc'h : n'en deus tennet anezo eus an Egypt, nemet evit oher dezo mervel en desert, hac evit o distruja divar an douar. Na choumit ket e coler, a pardouuit pec'het ho popl; ho pezet sonch eus

a Abraham, Isaac a Jacob, ho serviche-rien da bere oc'h eus great ar bromessa-ma dre ho le : me rei deoc'h eur famill hac a vezo ken niverus hac ar stered eus an Env ; me roi d'ho pugale, evit james, ar vro-ma a behini em eus coumset de-oc'h.

Doue a selaouas peden Moises hac a hardounas d'he bopl ingrat ha disleal.

Chetu a-ze, christenien, petra eo nerz ar beden, treac'h eo da Zoue, trec'h'i a ra he goler hac he justiç.

3o Lacat eur Roue da derri eur zetans eu deus nevez-donguet eneh eun torfe-tour, a zo enn dra zies, kasi impossubl. Mad, christenien, ar heden e deus ar c'halloud-ze, evel m'en desk deomp e-xempl Ninive.

Ninive a ioa eur guear vras meurbet, pa z'eo guir ar Scritur Sacr a lavar e ran-ket caout tri dervez evit oher an dro de-zi. Ninive, evel hirio ar c'heariou bras, a ioa eur guear a zizurs, eur guear falaer. Doue en doa resolvet distruja ar guear griminal-ze. Ar Profet Jonas a ia da Ni-nive dre urz Doue ; evel m'a zeas e kear,

ec'h en em lakeas da vont dre ar ruyou, en eur grial gant eur vouez esklamus : c'hoas daou-uguent dervez, a Ninive a vezo distrujet. An habitantet a selaouas mouez Doue ; oll biban a bras, coz a yaouank, en em lakejont da ober pinijen : ar Roue e-bunan hac ar Brincet a reas evel ar re-all ; hac ar Roue zoken a ordrenas ma vije yunet, ba ma vije lezet zoken al loenet heb tam.... En em gonvertissomp, emeza, greomp pinijen evit an drouk hon eus great ; piou a oar, Doue marteze en em zifacho bac a hardouno a-c'hanomp, a ne vezimp ket collet.

Hac evit guir, Doue o velet ho œuvrou a binijen hac eur chenchamant ker prount, eu d'oue truez outo, a n'ho funissasket evel m'en doa gourdrouzet en ober.

Ar zetaus a varo a ioa dija douguet eneb Ninive, mes Ninive en em laca da ober pinijen a da bedi Doue gant daelou, a Ninive a zo pardounet, a zo saveteet dre nerz ar beden.

Ar beden, christenien, n'he deus ket nebeutoc'h a nerz hirio eguet guechall, a Doue n'eo ket nebentoc'h madelezus.

Pedomp eta, pedomp alies, pedomp gant fiszians, mes ne c'houlennomp digant Doue nemet ar pez zo mad a talvoudus d'hon ene. Claskomp da guenta ar madou spirituel, ar madou temporel a vezo roet deomp var ar marc'had.

Santes Mari, pedit evidomp, a cassit hor pedennou d'ho map Jesus.

---

## EIL DERVEZ VARN-UGUENT.

### Ar Chastete.

Mari, Rouanez ar Guerc'hezet, ar burra, au dinamma eus an oll graouadurien, a zo bet choaset gant Doue evit mam d'he vap unik, Jesus-Christ hon Aoutrou. Ar chastete oa vertuz muya caret ar Verc'hes. Pep christen a dle ive caret ar burete.

Ar burete a rent ac'hanomp henvel oud an Ælez; lavaret a helleur zoken penaos an den a zo chast a gorf hac a galon, a zo dreist an Elez, rac an Elez, dre m'a n'ho deus ket a gorf, n'ho deus ket a virit evit beza chast.

Ar chastete a zo eur vertuz agreahl meurbet da Zoue. Jesus-Christ en deus choaset evit mam ar burra eus an oll Guerc'hezet. Jesus-Christ en doa daouzec abostol pere a garie kalz; mes unan anezo a garie dreist ar re-all. Pehini? Sant Yan, ar yaouanca eus an ebestel, sant Yan pehini a ioa choumet dizemez. D'ar goan diveza a reas hor Salver gant he ebestel, sant Yan a ioa da dosta d'he vestr divin hac en d'oue an heur-vad da reposi he benu var beultrin Jesus. Ar chastete eo a viritas da sant Yan an benor hac ar bonbeur-ze, evel m'a viritas deza beza choaset evit derc'hel compaguuñez d'ar Verc'hes betec be maro. Ar Verc'hes ive a garie sant Yan evel eur map roet dezi gant Jesus abars mervel var ar groas.

Ar chastete a zo eur sourcen a joa hac a gontantamant. Eürus, eme an Aviel, ar

re a zo pur a galon. Eun den yaouank hac eur plac'h yaouank, pere a gar ar burete, a zo ho c'halon ato e peoc'h. An dousder, an humilite, an zentidiguez, a ia peur-liessa, da heul ar chastete. Cheitu eno perac an dud yaouank pur a chast, a zo caret hac henoret gant an oll. Ya, peguer fall bennac eo ar bed, ar vertuz anjelik, ar chastete, a zo eur berlezen istimet hac aviet. Eur plac'h yaouank fur, chast a modest a zougueur respet dezi e pep leac'h. Eur fourdilizen guen kann eo a veleur savet dreist an drez hac ar spern. Er c'hountrol eur plac'h yaouank divodest, volach ha divergont, a zo disprijet gant an oll, a ra dismegana he famill, a zo maleürus e pep fesson. Ar re bo deus great dezi koll he henor, eo ar re guenta hac ar re c'hoassa da ober goab anezi. Eur plac'h yaouank pur a chast, a zo eur rouanez var an tron; eur plac'h collet ganti he henor, a zo eur rouanez didronet, coezet he c'hurunen er vouillen.

Tud yaouank christen, diouallit oud ar bed : ar bed a rai deoc'h promessaou caer evit distrei ac'hanoc'h diouc'h servich

Doue ; mes eur veach m'ho pezo roet deza ho kalon, n'oc'h eus da c'hedal nemet esclavach a chadennou ; ar hed a zo eun tyrant, eur mestr treitour a didruez.

Ar chastete a zo eun tenzor precius, mes eun tenzor, a lavar an abostol, a zougomp e podou guer pere a dorr dre an disterra stokaden. M'ar fell deoc'h miret mad an tenzor-se, diouallit, hezit ato var evez, evel eun den a voar ema al laeroun o klask an tu da zont d'he attaki a d'he laeres.

Diouallit dious ar goall occasion, a dious ar goall gompagnunez. An neb a gar an danjer a herisso en danjer. M'ar grit mignounach gant eun den yaouank pehini n'en deus ket doujans Doue, a zo louz en he c'hinou, a gar an nosveziou hac ar c'hoariou, hezit sur ne viot ket pell heb koll ar burete.

Ma tarempredit plac'het ar hed pere n'en em hlijout nemet en dansou hac en ebatou, ne zalcot ket da goeza er pec'het, da goll ho feiz hac ho santimanchou a zevotion. Evez, tud yaouank, var ho skianchou ; evez var ho taoulagad : an daou-

lagad a zo ar prenestrou dre bere ar pe-c'het a ia er galon. Evez var ho tiskouarn, m'a choumit a volontez vad da selou coumson dishouest, e tigorit an nor d'al laer. Evez dreist-oll var ho spered a var ho kalon; bezit prount da chasseal an dentation a ne gollit ket a gourach; ar Sent ar re vrassa a zo het tentet, mes trec'hi a reant an dentation. Done a zo just, ne hermet ket e vemp tentet en tu-all d'hon nerz.

Den ne hell heza chast heb ar aicour eus ar c'hraç, pedi a rancomp eta, rac Doue ne ro he c'hraç nemet d'ar re he goulen; goulennit, hac e recefot, scoit var an nor hac e vezo digoret deoc'h, claskit hac e cafot.

Piou eo an dud yaouank a dremen ho yaouankis en honestis?

An dud yaouank a zo fidel da oher mad ho fedennou; a dec'h dious ar goal gom-pagnunezou hac an daremprederez dan-jerus; an dud yaouank a ia aliez da go-ves a da gommunia. Ma tilczit ar gonfes-sion, ma choumit pell amser heb mont da goves, pe m'a cuzit enn dra hennac

oud ho Confessor, ema great ganeoc'h. An drouc-spered a voar kemense a chetu perac e ra he hossuhl evit distrei an dud yaouank diouc'h ar sacramanchou.

Caout sonch e presanç Doue, heza devot d'ar Verc'hes, d'an Eal mad a da sant Joseph; mont aliez da goves a da goummunia, oher sin ar groas gant feiz a devotion, chetu a-ze, e herr goumsou, ar moyenou da viret ar chastete. Malheur d'an hini ne het ket a ne dec'h ket dious an danjer.

**Exempl.**

Suzanna, merc'h da Helcias, a pried da Joachim, a ioa eur c'hreg yaouank brudet dre he guened a muioc'h c'hoas dre he vertuz. Joachim a ioa unan eus an Israleite casset e captivite da Vahylou; evel m'a zoa pinvidic hras hac eun den istimet, e teue hemdez kalz tud d'he velet; hez en doa tostic d'he dy eur verjez caer e peleac'h Suzanna a iea aliez da hourmen a d'en em voalc'hi, ervez ar c'hustum eus ar vro hac eus an oll hroyou leac'h m'a zeus tomder vras.

Eun dervez m'edo eno Suzanna be-bunan, casset ganti be flac'het da ober eur guevridi, daou zen coz, daou varneur, daou zen impudic pere ho doa en em guzet evit ne vijent ket guelet, a zilammas evel daou vleiz arrajet, hac heb sonjal er bresans a Zoue, e klascont dont a benn eus vertuz Suzanna. N'eus nemedomp ama, a leveront dezi, den ne hell hor guelet, uoc'h eus ket izom eta da gaout aoun; m'a ne gonsantes ket, ni a damallo ac'hanot dirac ar bopl, bac a lavaro hon eus cavet ac'hanot o pec'hi gant eun den yaouank. Suzanna a zo sebeizet oll, mes o veza savet be c'halon varzu Doue, e respount ractal: ober ar pez a levirit a zo offanci Doue; m'a n'er gran ket, c'hui a rai va c'hondaoni d'ar maro, mes n'eus fors, guell eo gane ar maro eguet ar pec'het.

An daou varneur impudic ne vankout ket da damall Suzanna pehini a oue condaonet d'ar maro, mes Doue a deuas d'he sicour; auavezet e oue he innoçans, a maliç an daou zen fallacr pere a oue lakeat d'ar maro en be flaç.

Plac'hed a merc'hed christen, ho peze t sonch eus an exempl-ma.

Guerc'hes santel, Rouanez ar guerc'hezet, pedit evidomp.

---

## TREDE DERVEZ VARN-UGUENT.

### Fiziançe er Brovidanç.

Saludomp ar Verc'hes Vari hor mam, countant en he faourentez a hepret leun a fiziance er brovidanç divin.

Unan eus an derrupla tentationou eo koll fiziance e Doue. Douc a ordren deomp he behi ha kaout esperans en he vadelez, ken en hon izomou corporel, ken en hon izomou spirituel. Mes alies, siouas! oc'h en em velet er haonrentez, klan, afllijet, persecutet, disprijet ha dilezet gant an oll, an den a zo tentet da goll courach ha d'en em rei d'an disesper, hac an dizesper a ra deza murmuri

eneb ar brovidans a lavaret marteze : Doue n'eo ket just. Ar pez a zo eur blasphem horrubl.

Doue, christenien, a zo eun tad mad, hac eun tad mad ne ankounac'ha a ne ziles ket he vugale. Lavaret a rit n'eo ket Doue just, abalamour ma zens tud pinvidic a c'hui a zo paour; abalamour ar re all ho deus ycc'het a prosperite a c'hui a zo clan a maleürus ; abalamour ar re all a zo istimet hac henoret, a c'hui zo disprijet a drouc prezeguet. An traouze a hell beza guir, mes n'int ket eur breuven u'eo ket Doue just, nac e veac'h dilezet gant Doue.

An den santel Job gonde beza het pinvidic mor, a deuas da veza paour a da veza attaket gant eur c'hlenvet pehini a lakeas aneza en eur stad ken trist m'a n'oa he gorf nemet gouliou, en hevelep fesson m'a ne c'hoantea da zen tostât onta. Gouscoude Job a ioa unan eus a vignounet Doue, a Job pa goumzet deza eus he vugale collet ganta er memes dervez, pell diouc'h murmuri eneb ar brovidans, en em gonsole o lavaret : Doue en doa

ho roet din, Doue en deus ho lamet digane, he hano hezet meulet!

Ne goez ket eur vleven eus hor penn nac eun delien eus ar vezen, heb permission Doue. Ar c'homsou-ze eus an Aviel a ro deomp da entent, ne erru netra ganeomp er hed-ma, ne erru netra nac er famillou, nac er rouanteleziou heb ar volontez pe ar hermission a Zoue. An dud n'ho deus ket a feiz a falfe dezo goulen oud Doue perac e ra an dra-ma, perac e ra an dra hont, evel pa ve dalc'het an Aoutrou Doue da reuta count dezo eus ar pez a ra. An denen deus feiz m'ar deo tentet da vurmuri eneh ar hrovidanç, en em laca da lavaret ar c'houmsou ma eus ar Bater : ho polontez hezet great var an douar evel en Env, hac a laca pep tra, he oll boaniou, he oll aukeniou, etre daouarn au Aoutrou Doue.

Doue a anavez hon oll izomou, gouzout a ra, guelloc'h evidomp hon hunan, petra zo talvoudus, a petra zo noazus deomp. Mes ni, tud dall ha diskiant m'a zoump, a ra evel ar c'hlanvour pehini goude heza galvet ar medicin d'he gaout,

ne c'hoanta kemeret nemet al louzou hac ar remejou a blich deza. M'ar doump clan, e c'houlennomp ar yec'hed, a Doue n'en ro ket deomp dre garantez evidomp, rac gouzout a ra penaos ma ro deomp ar yec'het e coezimp e kalz pec'hejou. Ya, kristenien, digoezout a ra ganeomp aliez kemeret evit eur merk a goler Doue, ar pez a zo eur breuveu eus he vadelez. Sonjit er pez a erruas guechall gant ar Patriarch Jacob hac ar Patriarch Joseph he vap. — Jacob a vouel hac en em glemm ous Doue da veza collet he vap Joseph pehini a rea he joa hac he gonsolation. Joseph a zo taolet en eur puns gant he vreudeur jalous a treitour ; gourdrouzet eo eus ar maro, guerzet eo erfin evel eun esclavour a kasset en Egypt ; hac eno goude beza servichet he vestr gant lealdet, eo taolet er prison evel eun torfetour. Jacob an tad, a Joseph ar map, a ioa tud honest ha tud a zoujanç Doue, hac evelato ec'h erru ganto a bep seurt malheuriou hac injustiçou ; mes evit ho brassa mad eo, pa z'eo guir e vijent oll maro gant au naoun, m'a n'en devije an

Aoutrou-Doue kasset Joseph d'an Egypt, a great deza kaont graçou mad ar Roue Pharaon, abara ma teuas ar seiz blavez kernez. Ne sonch ket din eve eun histor e pehini e velfet sklerroc'h dourn providanç Doue, eguet histor Joseph.

Breac'h Doue, kristenien, n'eo ket berreat, nac e vadelez bianeat. Hirio evel guechall ar pez a lavar ar profet a zo guir! hiscoas den n'en dens lakeat he fiszianç e Doue, hac a ve bet troumplet en he esperans.

Guir eo, Doue ne ro ket ato deomp ar pez a c'houlennomp, n'a d'ar mare m'er goulennomp; credomp neuze eo evit hor brassa mad ec'h erru kemense.

O! petra ne leveromp ni gant fiszianç ar beden roet a desket deomp gant Jesus Christ he hunan! Eun tad hac ben a bell revns netra d'he vugale? Peorien gueiz, tud maleürus, ne gollot james fiszianç e providanç Doue, m'ar hezit fidel da lavaret : *ho polontez bezet great var an douar evel en Env.... Roit deomp hirio hor bara pemdeziec.* — Nan, nau. An hini a vag al labousset eus an car hac al loenet eus an

douar pere gouskoude ne hadont a ne vedont ket, hac hen a lezo da vervel dre'n izom he vugale a laca ho fisianç henna !

**Exempl.**

Beza e zoa e Paris, en amser an tad Bonhours pehini a ioa eur prezeguer brudet, eun artizan, eun tad a famill, eun den fur, eun den honest, eur c'hristen mad. An artizan-ma en doa het a viskoas eur fisians vras er brovidans. Labourat a rea a gant he lahour e c'houneze bara deza a d'he famill. Digoezout a reas ganta caont izom da gaout arc'haut evit prena marc'hadourez ; eur mignoun a hrestas deza daou vil lur. Deut an termen da haea, hon artizan en em ro d'an dizesper, rac n'en deus ket gallet gounit evel m'en doa sonch d'en oher. Trist eo, mont a dont a ra evel eun den kollet he spered. Bete vrema, emeza, em eus great ato henor d'am sinatur, mes hirio e zoun eun den dishenoret ; mont a rankan d'en em veuzi ! Ne sonch mui er brovidans. — Mont a ra eus he dy var zu ar rivier a dreuz kear Paris. En em gaout a ra da dremen

abiou eun iliz e peleac'h an tad Bouhours a dle sarmon. Na ma zafen da glevet eur sarmon eur vech c'hoas, a lavar henna he-hunan? Deomp. Choum a ra da selou ar sarmon; an tad Bouhours en em gao dress da sarmon var ar hrovidanç. Biscoas, emeza, den n'en deus lakeat he fiziens e Doue, hac a ve het abandounet.— Goude ar sarmon an artisan a ia da gaout an Tad evit lavaret deza n'eo ket guir he sarmon. Me, emeza, em eus het ato fiziens e Doue, a chetu me resolvet da vont d'en em veuzi, rac n'em eus sicour digant den... An Tad Bouhours a lavar deza dont d'he gaout antronoz evit m'en devezo amser da glevet hac en zo guir ar pez a lavar. Pa zistroaa an Tad a lavaras deza evelhen : mad, va mignoun, c'hui a vezo eur hreuven nevez eus a brovidans Doue. Chetu a-ze an daou vil lur a here oc'h eus izom; Doue eo en deus o digasset din; iit, paeit ho tle, labourit evel m'oc'h eus great hete vrema, a ne gollit mui a fiszians er hrovidans.

# PEVARE DERVEZ VARN-UGUENT.

## Al Ledouejou, ar Blasphemou.

Saludomp ar Verc'hes Vari pehini ne zigoras biscoas he muzellou nemet evit meuli a trugarecat an Autrou Doue a behini an hano o zo santel, teir guech santel.

Ne d'lefemp james prononç an hano a Zoue nemet gant respet a carantez. Mes siouas! Ne gleveur netra aliessoc'h eguet al ledouejou hac ar hlasphemou. Ar vugale, ar re vras, ar merc'het zoken e certen broiou, n'ho deus mez ebet evit sacreal a nondeal, kazi bep guer a leveront. Var an henchou, er parkeier, en tyez, er foariou, er marc'hajou ne gleveur nemet sacreou. An tadou, evit an disterra tra a stourm outo, a laosk mil mallos var ho

bugale a var bo loened, hac ar vugale en eur seurt skol, a zesk kentoc'h blasphemi eguet na zeskont ho Fater.

O! christenien c'hui dreist oll bugale da Vari, kassait ar blasphemou, ha miret oc'h eus bet ar malheur da guemeret ar voaz miliguet-ze. poaniit a pedit evit ma hellot dont a beun d'en em zizober anezi.

Selaouit petra lavar Sant Bernard var ar blasphemou : « M'a karit an Aoutrou » bo Toue eus boc'h oll galon, a clevet a » hellit-hu heb poan, blasphemi a dispri- » jout be hano, en disbenori e leac'h he » santifia? Ignoranç, faot anoudeguez pe » sempladurez an den, a zo ar penn kaos » eus an oll bec'hejou all, mes ar blas- » phemou ne hellont dont nemet a valiç » an droug-spered. Sul-vuy m'a zeo » buel kalite an den a offanseur, sul vuy » eo bras an offanç; pe guer bras pec'het » eta ne dle ket beza ar blasphem, pa » z'eo guir ar blasphematour en em gue- » mer, en em attak oud Doue-rak-eün. «

O! teodou diabolik, petra hell ober deo'h evelse dislounka blasphemou eneb ho Krouer pebini en deus ho tasprenet

dre c'hoad he Vap, hac en deus ho consacret dre he Speret-Santel, evit cana he c'hloar hac he veulendi? Evelse e couma Sant Bernard.

Sant Jerôm, enn doctor all eus an iliz a lavar evellen : n'eua netra kassaüssoc'h eguet ar hlasphemou ; an den, en oll hec'hejou all en em guemer oud traou ar bed-ma, evel m'a zeo an avarisdet, al luxur, ar gourmandis, mes dre ar hlasphemou ec'h en em guemer oud ar pez a zo huela, oud an Env memes.

Petra ! eme Sant Ephrem, gant ar memes guinou a zaour hemdez kement a vadoherou digant Doue ; gant an teod-ze var hehini e recevit corf adorahl ho Salver, e credfac'h pronone hlasphemou a ledouejou eneh Doue?

O! c'hui oll pere zo boazet da vlasphemi ken aliez an hano santel a Zone, a n'oc'h eus-hu ket aoun, a lavar eun den santel, a n'oc'h ena-hu ket aonn ne zigorfe an douar dindan ho treid evit ho lounka? n'en em zallit ket, tud miliguet, n'eo ket possuhl en em viret oud justiç Doue ; Doue ne c'houzaon ket e ve great goab

anezan ; Doue zo jalous eus he c'hloar.

Gouzout a rit, christenien, ar pez zo bet arruet an 19 a viz goengolo, er hloaz 1846, var menez ar Sallet. Ar Verc'hes zo bet apparisset da zaou vuguel a ioa o tiouall ho loenet, hac a roas urz d'ar vugale-ze da lavaret d'an dud hasta d'en em gonvertissa; rac, emezi, al labourou-sul hac ar blasphemou o deus fachet va Map, poan em eus o viret oud breac'h he justiç da goeza varnho.

Ar blasphemou ne chonmont james heb punition. Guelet a reomp maleuriou a bep seurt o coeza var certeu tud, certen famillou, hac aliez ar penn kaos eus ar maleuriou-ze, eo ar blasphemou, al ledouejou. Ar bunition ne zeu ket ato ker buan hac ar pec'het, mes erruout a ra abred pe zivezad.

pebes dallentez! en em zaoni dre eur pec'het pehini ne ro d'an den na profit na plijadur! A dra sur, n'eus pec'het ebet ken dihrofit hac ar sacreou. Noar ket evit coumpren perac ę teu eur c'hristen da vlasphemi an hano a Zoue, nemet o sonjal eo poulzet gant an diaoul. Ar blas-

pbemou eneb Doue, eo langach an diaoul, hac an diaoul pehini a zo jalous eus a vonheur an den, ne glask nemet be lacât da bec'hi a da vlasphemi evelda.

C'hui eta pere en em blich o sacreal a pere ne guemerit poan ehet evit en em gorrija, guezit ervad e rit micher au diaoulou, en ifern. Sant ignace a loyola en doa ar c'bustum da lavaret penaos m'a tlie james beza daouet, be vrassa tourmant en ifern a vije clevet blasphemi hano Doue.

Tud yaouank cbristen, diouallit a bred ne guemerfac'h, o clevet ar re all, an habitud da juri a da vlasphemi. A c'hui, tud avancet en oad, hastit d'en em zizober eus boc'h babitud miliguet. Goude beza blaspbemet an hano a Zone var an douar, eo dihaot e zafac'h d'her meuli er harados.

Tadou a mamou evessait bo pugale, grit evel an den santel Jop pehini a ioa ato en aoun, ne deuje hc vugale da vlasphemi Doue. Oll e zoump bugale da Zoue, hac oll e tlefemp ober ar brezel d'ar blasphemou, rac eur huguel mad a dle beza jalous eus a henor he dad.

**exempl.**

Chetu ama penaos e teuas da chench a vuez eun den pehini a ioa hoazet da sacreal.

Eur verc'hik yaouank a gleve an den ma o sacreal evit an distera controliez, ar plac'hic pehini a ioa eur haotrezic devot, a rea kalz poan dezi clevet offanci Doue. Eun dervez e lavaras evelhen d'he mam : a sonjal a ra deoc'h e lavar he hater? Allas, eme ar vam, ne ouzoun dare. Ar plac'hic a daolas evez mad var hon den, hac eun dervez e clevas aneza o lavaret : hon tad pehini zo en Env. — Prestic goude e tirollas adarre ar sacreou. Neuse ar verc'h kalounec a ia d'he gaout hac a lavar deza gant eun ear drouk : lavaret oc'h eus ho pater er mintin-ma, a roet oc'h eus da Zoue an hano a dad? ya sur, a respont ar sacreur; perac ar goulen-ze? mes penaos e credit-hu henvel Doue ho tad, c'hui pehini ne rit nemet juri a sacreal? A c'hui a c'houzanfe e teufe ho pugale d'hoc'h insulti evel ma c'hinsultit an Aoutrou Doue, hon tad, ar guel-

la eus an oll dadou? ar pec'heur a ruzias gant ar vez, anzao a reas he bec'het, prometi a reas terri he habitud fall, a seveni a reas d'he bromessa.

O! nac a het a hini a glevomp hemdez o toui, o sacreal, pere a deufe da chench a vuez, m'a vent reprenet gant dousder a madelez!

Guerc'hes santel, ni bo ped evit conversion ar re a vlasphem hano bo Map.

## PEMPET DERVEZ VARN-UGUENT.

### Ar Vam devot d'ar Verc'hes. — Ar Map convertisset.

Eürus ar Vugale o deus eur vam gristen, eur vam devot d'ar Verc'hes! Pedennou eur vam a zo nerzus. An exempl e zan da gounta deoc'h a ziskuez ar virionez eus ar pez a lavaran.

E kear-Florence, en Itali, e veve guechall eun itron pinvidic, hanvet Peregri-

na Corsini. Eur map be doa hanvet André. Ar vam a garie he map evel m'a zeo natural d'ar mamou, ne baoueze da bedi evita a d'en recommandi d'ar Verc'hes. Mes ar map pehini gouscoude a garie kalz he vam, n'en em blije nemet e compagnunez tud yaouank direiz, en dansou, er c'hoariou, ar pez a rea d'ar vam scuilla daelou noz-deiz.

Eur mintinvez, goude beza tremenet an noz en eun ty e leac'h ma c'hen em zestume an dud yaouank pinvidic evit ober c'hoariou hras a mizus, André a zistroe d'ar guear assambles gant daou eus e vignounet hanvet Paolo a Geronimo, peotramant Paol a Jerom. Ar re-ma a rea an neg oud André ahalamour m'en doa eun ear drist. Lezit ac'hanon, eme André, n'eo ket ar pez zo tremenet eo a ra nec'hamant din, mes ar pez zo da zont : brema zouden, e viot lakeat e pinijen, aoutrou Andre, a respount an daou vignoun gant eun ear goapaüs. — Credahl, eme André, a va finijen a vezo kalet. Me zo sur va mam santel ne vezo ket eat d'he goele heb heza guelet he map, bac a ve-

zo choumet da bedi epad an noz evit er gortoz. Paol a Jerom o velet n'edo ket ho mignoun e trein da farçal, a lavar deza ken-a-vezo, hac a ia en ho zro.

Guir a lavare André; a veac'h m'eo eat en ty a serret an nor var he lerc'h, m'a vel he vam o sortial eus eur chapelic e peleac'h oa custum da ober he fedennou hac e peleac'h eo choumet epad an noz da c'hedal he map, o voucla var he zizurchou hac o c'houlen oud Doue he gonversion.

Heb scuill eur veraden zaelou, nac heb oher deza an disterra rebech, ne lavar deza nemet ar c'homsou-ma : va mignoun, pell bras oun bet oud da c'hedal; mes chetu te erruet; trugarecât a ran ar brovidans da veza pelleat diouzit pep malheur; trugareca ive da hunan an Aoutrou-Doue, va André ker, a kea buan da ober da gousk.

André a choumas evel sebeizet; coumsou he vam a ioa eat betec he galon hac en deve evel glaouennnou tân. Aoun en doa da veza skandalet, hac he vam ne ziskuez deza nemet sourci ha teneridiguez.

André, en eur flastra etre be zaouarn, he dok plumachennet, a lavar neuze d'he vam : va mam, me zo eun den indin, eur buguel digalon !

Va map, sonch er Verc'hes; lavaret a rear eo refuch ar bec'herien ; pedet em eus anezi evidot abaoue deac'h da bardacz, he fedet em eus evel eur vam a goums oud eur vam. Ne ouffes ket pe seurt esperans e deus roet din, va map ker? E vijes eun deis din eus he protection oll galloudus. O va map ker, n'en em droumplan ket. Selou.

Eun nebeut amser abars da lacât er bed, e m'oue eur spountaden, goulennet e m'oa digant Doue ar c'hraç da gaout eur buguel. Doue en doa selaouet va feden. Me gave din dija guelet va buguel ganet a coant evel eun Elik. Mes un nosvez dre va c'housk me vele va buguel ebenchet en eur bleiz euzus a divalo.

Va mam, a lavar neuze André, hoc'h hunre n'oa nemet re vir.

An deiz varlerc'h, eme ar vam, e zejon d'an iliz da bedi mam va Zalver, ar Verc'hes galloudus. D'an noz e teuaz adarre

va hure, mes kerkent a ma velis va buguel chenchet e bleiz, e veliz anezan o redet bac o vont en eun iliz a ioa digor ; a souden, va map ker, e velis ac'hanot o sortial eus an iliz chenchet en eun oan. An dra-ze ne deo nemet eun hure, mes n'eus fors, n'oun ket evit miret da gredi n'e ve eun avertissamant eus an Env, a gortos a ran gant fizians a gant habasder, an dervez eürus m'a teui ar map prodik d'en em anaout a d'en em deuler etre divreac'h he dad.

Goude ar c'houmsou-se, André a ia d'he gampr, mes e leac'h mont d'he vele en em strink d'an douar hac en em laca da vouela.

Souden e sao ; tculer a ra he gleze pell diouta, lammet a ra ar blumachen dious he dok, a kerkent e za er meas ; treuzi a ra ruyou Florence, heb gouzout da belac'h e za, alafiu ec'h en em gav dirac Iliz Carmès pehini a ioa nevez digoret ; mont a ra en Iliz, guelet hac anaout a ra imach ar Verc'hes, hac ben ractal d'an daoulin dirazi : ô Guerc'hes santel, emeza, refuch ar bec'herien, graç ! pardon ! trugarez !

André ne gav netra da lavaret nemet ar bedennic-ze, mes en lavaret a ra eus a greis he galoun bac en eur skuill eur mor a zaelou. André a zo convertisset, a convertisset ker mad m'a ne fell deza pelloc'h sortial eus an Iliz. An tad superior eus an Abaty a rank e lezel da antreal er gouent e peleac'h e choum, beb falvezout distrei da dy he dud, bete m'a zeo cavet din da veza recevet da vanac'h etouez an tadou eus ar gouent.

Ar brud eus a gonversion André a reas kalz a drous e kéar, a dreist-oll etouez an dud yaouank. He zaou vignoun a ieas d'ar gouent d'he velet a da essa ober deza distrei ganto. Eun contr deza, eun deu pinvidic bras, a ieas ive da glask he zigaç eus ar gouent, mes André a zalc'has mad, bac eur bloaz goude e reas he vœu. Var benn eur pennad amser André deut da veza eur skoer a humilite hac a zantelez, a oue choaset da Abad e Kouent Carmès. Receo a reas digant Doue an doneson a viraclou. Parea a rea an oll dud clan o touch hebken outo. Eur c'henderv deza, banvet Jeau Corsini, a ioa be gorf

goloet a c'houlion spountus; André a ieas d'he velet hac a rentas aneza pare.

Escop Fiesoli, tostic da Florence, o veza deut da vervel, ar bobl a c'houlennas Abad Carmès evit Escop. André o clevet kemense a oue trubuillet oll; en em guzat a reas evit tec'het dious eun henor a behini en em grede indin, a dious eur garg a gave re bounner; mes o veza anavezet sclear bolontez Doue, André a aotreas beza sacret Escop. Caret a rea ar beorien, labourat a rea evit convertissa ar bec'herien, en eur guer, pratica a rea an oll vertuziou a ra ar Sent. Mervel a reas d'an oat a zaouzec vloas a tri-uguent, gonde beza bet Escop epad trizec vloas, evel ma varv ar Sent. Anavezet bac benoret eo eu iliz dindan an bano a Sant André Corsini.

Mamou chrsten, grit evel mam Sant André; bezit devot d'ar Verc'hes, vouestlit ho pugale da Vam Done. A c'hui, tud yaouank, m'ar oc'h eus ar bonbeur da gaout eur vam devot, ne zisprijit ket he aliou mad.

## C'HUEC'HVET DERVEZ VARN-UGUENT.

### Al Labour.

Saludomp ar Verc'hes o labourat en he zy a Nazareth, e compagnunez sant Joseph he fried, a Jesus he map. Mari, Rouanez an Env, Joseph tad maguer da vap Doue, Jesus-Christ, map an tad eternel, Roue an oll Rouanet, a labour o zri evel an distera eus an dud, evit gounit ho bara! ô na kaera kentel! goude an exempl roet gant ar famill zantel, piou a gredfe en em glemm da rankout labourat?

An den zo crouet evit labourat, evel al labous evit nijal. Ar Spered-Santel e-hunan eo en lavar. En em fazia eta a reout an dud-ze pere ho deus aoun rac al labour a pere ho deus avi oud an dud pin-

vidic a didalvez. En em fazia a reont eta an dud pinvidic-ze pere a vev disourci bac a dremen ho amser, ho buez er feneantis, beb sonjal e vent dalc'het da labourat.

Al labour a zo eur bunition eur ar pec'het. Doue a gondaounas Adam da labourat a da zebri he vara distrempet gant ar c'hoezcn eus he visach. Ni oll, concevet a ganet er pec'het, a zo evel hon tad kenta, condaonet da labourat. Ar vella pinijen a ouffe an den pec'heur da ober, eo al labour da behini eo bet condaonet gant Doue, hac an hini a soneb deza gallout ober he zilvidiguez o choum dibreder epad be vuez, a zo en eun dallentez vras. Eur vuez dibreder, pe ar feneantiz a zo eur sourcen a bec'hejou ; an drouc-spered n'eu deus ket kalz a boan evit dont a-benn eus eun den ue ra netra. Ma fell deoc'h, a lavar eun tad santel, beza treac'h d'an drouc-spered, grit ne gavo james ac'hanoc'h dibreder.

E kalitc a gristen, an den a dle imita Jesus-Christ. Hoguen petra eo bet buez Jesus-Christ var an douar ? Epad an am-

zer a dremenas e Nazarett gant ar Verc'hes a Sant Joseph, hor Salver a laboure evel map eun artizan. Lavaret a reot marteze oue'h pinvidic aonalc'h a n'oc'h eus izom ehet da labourat; mes a pinvidicoc'h oue'h-hu eguet Roue an env hae an douar pehini n'en deus ket eavet e vijè eun dishenor labourat? Tremen ar vuez er feneantiz, chetu eno petra zo eun dishenor, mes labourat a zo euu henor evit an oll, evit ar re hinvidic koulz hae evit ar re haour.

Labourerien douar, artizanet paour, n'en em glemmit ket eta eus ho stad nae eus ho poan, emouc'h var an hent mad dre hehini Jesus-Christ en deus kerzet en ho raok. Karit ho stad, karit ho micher, mes rentit ho labour hae ho poan agreahl da Zoue a talvoudus deoc'h. An darn vuya eus an dud a labour, mes kalz a zo a ne dennont profit ehet eus ho labour nae eus ho foan. Perac? abalamour ne labouront ket evit Doue, er guel a Zoue. Pere eo an dud-ze? ar re pere var ho labour a gleveur o sacreal, o vlasphemi an hano a Zoue, o lavaret eomsou dis-

honest, a veleur oc'h en em lacât e coler, an disterra tra a stourm outo. An dud-ze ne dennont profit ebet cus ho labour; henvel int oud cun den pehini en deus badet etouez be viuiz, muioc'h a c'hreun fall eguet a c'hreun mad; an draok bac an ivre a viro oud an hed mad da ziouan ha da greski, hac an den-ze, pa deui amser an cost, n'en devezo netra da zestum en he c'hrignol. Ya, chetu aze petra erruo gant kalz a laboureurien a gant kalz a artizanet perc goude beza kemeret kalz poan epad ho buez, a vezo goullou bo daouarn evit mont dirac Doue.

Pec'hi en eur labourat, a labourat er stad a bec'het, chetu a-ze ar pez a rent labour cun niver bras a dud dibrofit evit ho silvidiguez. Eur mestr ne bae ket eur servicher pehini en deus kuitteat be servich pe en deus labouret e park eun all. O veva e stad a bec'het, an den a vev pell diouc'h Doue, ne labour mui evit Doue, a Doue ne recompanso ket labourou he adversourien.

Ar voyen da renta ho labourou hac ho poaniou frouezus ha profitabl, co en em

viret diouc'h ar pec'het, ar hlasphemou, al ledouejou, ar malloziou ; heva e stad a c'hraç hac evit kement-se mont da goves aliez ; lahonrat gant eur spered a hinijen, gant an intantion da hlijout da Zoue. An hini a labour e stad a c'hraç ha a zo aketus da offr he lahour hac he boan da Zoue, a zestum aour a perlez, e leac'h an hini a labour e stad a hec'het a dre avarisdet hehken, ne zestum nemet mein ha pri. Sant Per hac he gonsortet o doa labouret epad an noz heh paka pesk ehet, mes kerkent a m'a lahourjont evit senti oud Jesus hac e presans Jesus, e kemerjont eur maread pesket. Nac a dud a c'hounesse ar harados m'a carfent sonjal e presanç Doue hac offr ho lahour da Zone, dious ar mintin hac eur vech en amser epad an deiz.

### Exempl.

Arabat eo sonjal e ve ret, evit mont d'ar barados, en em denna er c'hoajon pe er c'houenchou a pratica pinijennou dreist ordinal. An niver ens ar re zo galvet d'ar vuez religius a zo hihan, eskoas

an niver eus ar re zo galvet da veva er bed a d'eu em santifia o labourat. Sant Isidor, patron al labourerien, a ioa map eul laboureur a laboureur he-bunan. Isidor ne leze ket he labour da ober evit eboum epad an deiz da hedi Doue ; gouzout a rea penaos o labourat e rea bolontez Doue. Sevel a rea mintin mad, mont a rea d'an iliz evit elevet an oferen pe evit ober eur pennadic meditation. Dont a rea eus an iliz kre a diskuiz hac he labour ne zea nemet guelloc'h a-ze. Evelkent e oue flattret d'he vestr, da veza feneant a da ober labour fall. Ar mestr a ieas e cuz da velet petra rea e verour er park. Souezet bras ee'h en em gavas o velet eun alar a bep tu da Isidor, a tud pere ne anaie ket, o kass an eler. Tostât a ra, mes kerkent au eler hae an Elez pere a ioa ganto, a zisparis. Goudevez ar mestr ma en d'oue eur fizians vras en he verour, hae Isidor a guendalc'has da vont bep mintin d'an iliz, da adori Doue a da offr deza he zervez hae he labour. Chetu eno penaos al laboureur douar-ma, a zo deut da veza eur Zant, hae a zo roet evit skoer d'al labourerieu gristen.

Al lahour eo an hent surra evit mont d'ar barados.

Guerc'hea santel, c'hui oc'h eus caret al lahour ; grit m'a er c'harimp ive.

## SEIZVET DERVEZ VARN-UGUENT.

### An Dousder.

Saludomp ar Verc'hea Vari pehini evel he Map divin a zo het epad he huez douç hac humbl a galon. Biscoas ar goler n'eo eat he kalon Mam Doue.

An den, eme ar Spered-Santel, a zo douguet d'an drouk adalec he vugaleach. Chetu perac an den santel Joh a lavar eo huez an den eur brezel heb astal, eur gombat continuel. Ya, christenien, epad hor huez em'oump e brezel oud an droukspered pehini a implich pep seurt finessaou evit hor poulza d'ar pec'het ; oud

ar bed pehini dre he voal exemplou a dre he blijadurezou faos, a glask ober deomp kuittât servich Doue; ouzomp hon-hunan, dre an ioulou fall a zo en hor c'halon, a pere a raneomp da dree'hi dindan boan da veza tree'het ganto. An terrupla marteze eus hon adversourien, eo ar goler. Ar goler a zo dall, ne anavez den, na tad na mam, na kar na mignoun, na Doue memes. Nebeut a dud a veleur o poania d'en em viret oud ar goler; an darn vuya eus an dud er c'hontrol a seblant eredi n'eo ket eun drouk en em laeât e eoler, hac a zo prest da facha evit an disterra controliez. Mes an den fur a zo ato var evez evit miret n'a ve tree'het gant ar goler, a ma tigoez ganta en em faeba, ec'h anavez trum he faot.

An den eolerus a laca trouz a division e pep leac'h; an den douç, bumbl a patiant er c'hontrol, a voug ar faeberiou bac a laca ar garantez da rên etouez ar vreudeur hac ar c'hoarezet. An dousder, eme ar Spered-Santel, a zo benvel oud ar gliz. Ar gliz a zeu da rafreski an ear, da leiza a da voukât an douar skarnilet, bac

an dousder s zeu da voukàt ar galon caledet gant ar goler hac ar gassoni. An dousder a ro deomp ar peoc'h gant Doue a gant hon nessa. A bep amser Doue en deus caret an dud douç a patiant. Jesus-Christ a lavar en Aviel : eürus ar re zo douç a patiant, rac ii a vezo mistri an douar. Evit gounit eun adversour n'eus ket guelloc'h moyen eguet coums outa gant dousder. Ma respountit da eun den a zo e coler, gant eun car drouk, ne reot nemet kreski he goler, a pa n'e lavarfac'h deza nemet traou just a resonabl; mes m'ar kirit lezel he goler da derri eun nebeudic a coums outa neuze gant dousder, e teuot a benn da oher deza eutent reson. E defot ne rear evelze, eo e z'eus kement a facherion er famillou. Ar map o velet he dad e coler, eleac'h rei peoc'h pe respount gant dousder, a ia e-hunan e coler; ar hreudeur hac ar c'hoarezet e-trezo, a ra ar memes tra, a chetu eno perac e z'eus ken nebeut a union etre tud gouscoude pere a dle en em garet hac en em supporti.

Tud yaouank, en em voazit abred da

drec'hi bo passionou, hac ec'h espernot kalz poan evit bo kosni; n'eus na peoc'h na bonheur evit an den en he gosni, m'a n'e de bet sourcius adalec he vugaleach, da drec'hi an ioulou fall eus he galon. Evit parlant hebkeu eus ar goler, e levirin deoc'h : m'a na lakit ho poan en dra zoue'h yaouank, da vouga ar mouvamanchou a goler, m'a zit d'en em facha evit an disterra tra a stourm ouzoc'h, e teuot da veza insuportabl d'an oll, hac e koezot en eun niver bras a bec'hejou.

A c'hui, tadou a mamou, deskit d'ho pugale a d'ho servicherien, dre ho coumzou hac boc'h exemplou, beza douç a patiant. M'ar deo ret deoc'h eur vech bennac, repren a skandalat, n'er grit ket en dra en em zantot e coler. Ne belleur ket skaudalat en eur c'hoarzin, guir eo, mes eun tad a hell diskoes en deus leac'h da veza droue-countant, beb eu em lacât e coler.

Caret a reomp an dousder bac ar hatiantet er re-all, na perac eta ne boaniomp da veza douç a patiant? james n'hon eus bet keuz da veza roet peoc'h, da veza bet

patiant, hac aliez hon eus het keuz da veza en em fachet, da veza en em lakeat e coler. Guell eo eur guer tavet eguet kant laosket da redet. Sonjomp aliez er c'homsou-ma eus a Jesus-Christ : deskit digane e zoun douç hac humbl a galon ; sonjomp e zoump diskihien d'an Doue-ze pehini en deuz diskoezet an dousder ar vrassa e kenver he adversourien hac he vourrevien. Ar peoc'h a galon a zo ato oc'h heul an dousder hac ar hatiantet. Pep den, gant holoutez vad a gant sicour Doue, a hell beza douç a patiant.

### Exempl.

Sant Francès de Sales a ioa hrudet dre he zousder; an dousder oa he vertuz muia caret. Mes n'eo ket heb poan nac heb comhat oa deut da veza eur skoer a zouader hac a hatiantet, rac naturalamant oa douguet d'ar goler. Chetu ama eun exempl eus he zousder.

Eun dijentil yaouank pehini en doa kemeret kassoni outa, a deuas eun dervez gant he chass hac he lakizien, da oher trouz dindan he hrenestr a da gana pouill

deza. N'eo ket aoualc'h-ze, pignat a ra betec en he gambr evit lavaret deza a hep seurt traou injurius. Ar Zant er selou heb respont an disterra guer. An dijentil a guemer dousder a patiantet ar Zant evit cur merk a zisprijans, a ia e kounnar mui-oc'h-vuy, bete sevel he zourn evit er skei. Sant Francès ne ra van bac a choum bepret douç a patiant. Pa oa eat kuit an den kounnaret, e oue goulennet oud ar Zant penaos en doa gallet supporti eun den keu insolant, a miret d'en em facha. Great bon eus, a respountas, eur marc'bad, va zeod a me, dre bebini va zeod a dle tevel en dra vezo va c'halon tommet gant ar goler. A guelloc'h moyen em'oa-me da zeski d'an diskiant-ze en em bossedi a trec'hi be goler eguet o choum beb lavaret guer? a n'eo ket ret kaout truez oud eur maleürus trec'het gant be goler?

Kemeromp skoer diouc'h ar Zant brasma, a pedomp ar Verc'hes da obteni deomp ar c'hraç da veza bepret douç ha patiant.

## EISVET DERVEZ VARN-UGUENT.

### Hent ar Groas.

Saludomp ar Verc'hes Vari o vont varlerc'h Jesua da venez Calvar, a saludomp ive ar groas ar sourcen eus hon esperans hac eus hor ailvidiguez.

Ar groas a ioa guechal eun objet a zismegans, ahalamour en amser-ze, al laeroun hac an dorfetourien vras a veze condaonet da vervel oud ar groas. Ar Juzevien a c'houlenne maro Jesus-Christ hac evit oher dismegans deza a d'he ziskihien, e c'houlennent m'a vije crucifiet, da lavaret eo, ataguet oud eur groas. Mes ar c'hountrol eus ar pez a glaskent, a zo c'hoarvezet, rac ar groas, goalc'het ha ruziet gant goad Jesus-Christ, a zo deut da veza eun objet a henor, a respet hac

a garantez. E kement leac'h m'eo anavezet hac adoret Jesus-Christ, ar groas a zo ive henoret. Ar groas a veleur savet var an ilizou, var an touriou, var gurunen a palez ar Rouanet; e tyez an dud paour hac an dud pinvidic, a memes var an hinchou. An impalaer Constantin a guemeras ar groas evit anseign d'he armeou, hac hirio c'hoas ar zoudardet kalounek u'ho deus ket caeroc'h recompans eguet ar groas a henor a zougont var ho feultrin. En eur guer, ar groas eo anseign ar gristenien, hac evel eur zoudard a zo dishenoret m'a tro keiu d'he anseign pe d'he zrapeau, eur c'hristen a zo eun trubard m'a tro kein d'ar groas.

Pa adoromp ar groas eo Jesus-Christ he-hunan a adoromp, Jesus-Christ maro var ar groas. An heretiket, ar hrotestantet a rebech deomp an henor a rentomp d'ar groas, kaer hon eus respount dezo n'eo ket ar mean nac ar c'hoat a hehini eo great ar groas eo a adoromp, mes Jesus-Christ pehini a zo maro var ar groas. Ma vemp het en em gavet en un danjer bras, da veza attaket gant eul laer pehi-

ni a ioa deja he gountel-lâz en he zourn evit hon laza ; hac e ve dilammet eur mignoun pehini en deus lazet al laer a marvet he-hunan evit savetei deomp ar vuez, a ne vemp-ni ket tud ingrat ma ne zalc'hfemp sonch eus ar mignoun-ze? M'a velfemp eun daolen e pehini e ve represantet ar mignoun-ze goloed a c'hoad evel pa varvas evit savetei deomp ar vuez, a n'e garfemp-ni ket an daolen-ze? Ar groas eo an daolen-ze pehini a zigaç da sonch deomp eus a Jesus maro evit rei deomp ar vuez.

*N'a petra eo Hent ar Groas?*

Hent ar Groas eo ar pennad hent a reas hor Salver evit mont eus a dy Pilat hete Menez Calvar, en eur zouguen he groas

Ar pratic devot, galvet Hent ar Groas, a zo ker coz hac an Iliz, rac leac'h zo da gredi a da lavaret eo bet lakeat en usach gant hrassa mignounet Jesus, ar Verc'hes hac an Ebestel, a merc'het devot Jerusalem. Jesus n'edo mui en ho zouez evit ho c'helen hac ho c'honsoli dre he goumsou douç ha nerzuz ; ar sonch eus ho

mestr carautezns a rea dezo mont aliez d'al leac'hiou ruzied gant he c'hoad a testou eus he huanadou diveza. Eno e seblante dezo e velet hac e glevet : ober a reant Hent ar Groas.

An Exempl-ze a reas da eun niver bras a gristenien eus peb bro eus ar bed, mont da Jerusalem evit bisita ar plaçou santifiet dre brezanç Map Doue, hon Redemptor. Erruet e Jerusalem, ne vankent ket da oher an hent en doa great Jesus sammet eua he groas, adalec ty Pilat bete Menez Calvar; ar sonch eus a boaniou Jesus a douche ho c'halonou bac a rea dezo skuill eur mor a zaelou : ober a reant Hent ar Groas.

Hon tadou santel ar Pahet, evit creski feiz a devotion ar gristenien, a accordas kalz indulјançou d'ar re a raje pelerinach an douar santel.

Mes allas, eun niver bras a gristenien ne ellent ket ober eur seurt beach, pe dre m'a zoant paour, pe dre m'a zoant re goz a re zempl! Ouspen-ze, divezatoc'h e teuas da veza eun dra impossubl bisita al leac'hiou santel pere a ioa kemeret

gant an dud divadez, gant ar Sarazinet hac ar Mahometanet. Nenze an iliz, leun a deneridiguez evit be bugale a sourcius eus ho izomou spirituel, a dosteas ouzomp, koulz da lavaret, amser a leac'h passion Jesus-Christ; lezel a reas ober imachou evit represanti al leac'hiou santifiet drc he bresanç adorabl, hac accordi a reas d'ar re a raje ho stationou dirac an imachou binniguet-ze, gant eur spered a feiz en eur vedita var mysteriou passion Map Doue, ar memes induljançou a c'hounezet o vont e pelerinach da Jerusalem. Chetu a-ze e pe fesson eo bet etablisset an devotion galvet Hent ar Groas. Ober Hent ar Groas eta a zo heul a spered, evel pa vemp e Jerusalem, Jesus sammet eus he groas, o pignat var Menez Calvar.

Devotion Hent ar Groas a zo agreabl meurhet da Zoue hac avantajus bras evidomp.

Oc'h ober Hent ar Groas e tiskuezomp da Jesus hor c'barantez hac hor fidelite, hac e c'hounezomp induljançou bras evidomp hac evit eneou ar Plucator

Evit gounit an induljausou-ze n'eua ken tra da ober nemet ober eun tamic meditation var bassion bor Zalver, dirac pep imach pe ar groas zo var bep imach, a pedi, evel ma zeo gourc'hemennet, gant eur galon gontristet, evit izomou an iliz hac intantionou hon tad santel ar Pap. Beza e z'eus parreziou e leac'h m'a z'eus enn devotion vras evit Hent ar Groaa; Guelet a rear eno hep sul eun niver bras a dud, ken goazet ken merc'hed, oc'h ober ho Hent ar Groas. Mes siouas ! beza e z'eus ive calz parreziou e l'eac'h ne rear istim ebet eua eun devotion ker santel. Nac a dud yaouank, nac a c'hoazet, christenien vad, var bo meno, bo deus mez o vont da ober Hent ar Groaa! Bugale ingrat ! bugale digalou. Henor, respet a carautez d'ar groaa !

**Exempl.**

Santez Elisabeth, Rouanez Hongrie, o vont eun dervez d'an iliz, eur gurunen gaër var he feun hac en dro dezi eur maread itrounezet a tud chentil, en em gavas da deurel he daoulagad var eur gru-

cifi. Ar guel,hac ar sonch eus a dourmanchou ha souffrançou he Salver a reas dezi kemeret disprijanç a kassoni evit vaniteou ar hed. Lammet a ra he c'hururunen divar he fenn a d'ar re a c'houlen diganti perac, e respount evelhen : Doue ra viro ne zafen, me eur graouadurez paour, gant eur gurunen a ziamanchou, dirac va Salver, roue an Env hac an douar, curunet a spern. Ahars ueuze Elizahet a ioa bet eur hrinces christen, mes adalec an heur-ze, en em roas oll d'an œuvrou a zevotion pere o deus great anezi eur santez.



# NAVET DERVEZ VARN-UGUENT.

### Sin ar groas.

A posubl eo sonjal e Kroas Iesus heb sonjal er Verc'hes he vam? Saludomp eta ar vam garantezus beuzet en he daelou var menez Calvar, o contempli he Mab stag oud ar groaa

*Petra eo Sin ar Groas?*

Sin ar groas eo ar merk dre bebini e c'hanavezeur Diskibien Jeaus-Christ diouc'h ar re-nint ket chriatenien. Pa reomp sin ar groas ec'h adoromp evel bon Doue Jeaus-Christ maro var ar groas, hac e tiskuezomp e zomp kristenien. Pa velomp eun estranjour deut er vro oc'h ober sin ar groas, e leveromp rac-tal : christen eo

Sin ar groas o zo ker coz hac ar religion gristen. En amzerion guenta eus an iliz, ar gristenien mesket etouez ar hayanet pere a rea ar hrezel dezo, en em anavezc, dre sin ar groas. Credi a rear gant reson eo Jesus-Christ e hunan pe da viana an Ehestel, eo o deus desket d'ar gristenien oher sin ar groas. An ehestel hac an eskibien guenta deut var ho lerc'h, n'ho devije ket manket da repren ar gristenieu m'a ho devije credet ne deue ket siu ar groas digant Done. Ar pez zo sur, eo het sin ar groas en usach etouez ar gristenieu adalec amzer an Ehestel hete vrema. Tertulian pehini a veve en amzeriou kenta eus an iliz, a goums evelhen : dre ma zeomp a ma teuomp, pa lakeomp hon dillad hac hor houtou, d'ar mintin a d'an ahardaez, ahars a goude ar pred e kemeut tra a reomp, e lakeomp sin ar groas var hon tal. — Sant Ephrem a goums evel Tertulian : « oher a reomp, e-» mezan, siu ar groas var hon tal, var hon » daoulagad, var hor guinou, var hor » c'halon a var hon oll izili. » An Ermitet en ho c'hoajou, arįvenac'h hac all̦eanezet

en ho c'houenchou, an eskibien hac ar veleyen en ilizou a zo bet e pep amzer fidel dan usach da ober sin ar groas. Hirio evel guechall, oll hedennou an iliz a goumans dre sin ar groas. Pa vezomp badezet e rear varnomp sin ar groas evit diskues ec'h apparchantomp heviziken oud Doue ; pa vezomp kouzemennet e recevomp, e sin ar groas, ar merk eus a zoudardet Jesus-Christ ; en eur rei deomp an absolveu ar beleg a zao he zourn a zioud hor penn hac a ra siu ar groas evit rei deomp da entent eo dre vertuz goad Jesus-Christ skuilet var ar groas, e reccvomp ar pardoun eus hor pec'hejou. Pa vezo digasset goude hor maro, hor c'horf d'an iliz, ar beleg a rai varnezan sin ar groas ahars ma vezo goloet a zouar.

Ret eo eta ma ve sin ar groas eun dra zantel a nerzus meurbet ! ar c'hatekis a lavar en deus ar vertus da chasseal an drouc-sperejou, da bellaat an tentationou a da denna henediction Doue varnomp.

An drouc-spered, eme an ahostol Sant Per, ne baouez da oher an dro deomp evel

eul lion a glask he hreiz; jalous eo eus hor bonheur, c'hoant en deus d'hon treina ganta d'an ifern; implija ra pep seurt moyenou evit mouga ar feiz a carantez Doue en hor spered hac en hor c'halon; en eur guer, satan a zo hon adveraonr touct. Na penaos e c'hellimp-ni harpa oud eun enehour ker cre a ken ijignus? Daoust hac an Aoutrou-Doue hon defe hon lezet heb armou en eur brezel ken terruhl? Nan, nan, christenien, Doue o lezel gant an drouc-spered ar c'halloud d'hon tenti, en deus roet deomp armou d'en em zifen a da drec'hi hon adversour. Eus an armou-ze ar c'henta hac ar guella eo sin ar groaa. Jesus o vervel var ar groas, en deus discaret rouantelez satan, a sin ar groas a zo abaoue, evel pa lavarfen, eur spountaill pehini a laca aatan da guemeret an teac'h. Chetu perac Sant chrysostome a lavar: « pa zeot er meas » eus ho ty, lakit sin ar groas var ho tàl. » a ne ouzoc'h-hu ket petra e deus great » ar groas? trec'het e deus ar maro; mou- » guet e deus ar pec'het, goullounderet » e deus an ifern; distrujet e deus gal-

» loud an diaoul ; roet e deus ar vuez
» d'ar bed oll ; a goude kemense n'ho pe-
» fe ket a fiszians henni ? »

Kleze ar gristenien, eme Sant Ephrem eo ar groas ; lakit sin ar groas var hoc'h oll vemprou, a ne erruo drouk ebet ganeoc'h ; o velet siu ar groas an droucsperejou spountet a dec'ho diouzoc'h en eur grena.

Greomp sin ar groas gant fiszians, a lavar sant Cyrille, rac pa vel an diaoulou ar groas, e teu da sonch dezo eus an hini zo bet staguet outi ; ractal e troont bo fenn hac e kemeront an teac'h.

Evit trec'hi an oll dentationou n'eus ket guelloc'h moyen eguet sin ar groas great gant feiz a devotion. Evel guechall ar sarpant-metal savet gaut Moïses var ar menez, en doa ar vertus da barea ar re glan a zelle outa, evelse ive ar groas a behini ar sarpant-ze a ioa eur figur, e deus ar vertus da viret dious drouk ar re a laca ho fiszians henni. Oc'h ober sin ar groas var hon tâl e c'hellomp lavaret dan Aoutrou-Doue : sellit oud Jesus ho Map. An exempl zo ama varlerc'h a zo

eur breuven eus ar c'halloud en deus sin ar groas var an drouc-sperejou.

### Exempl.

An Impalaer Julien a ioa christen a bet servicheur d'ar guir Doue, mes distrei a reas da religion an doueou faos, hac ober a reas ar brezel d'ar gristenien. E-vit anaout ar pez a dle erruout ganta en amzer da zont, e clask tud hac bo defe commerç gant an diaoul. Dont a ra unan hac a bromet contanti he guriosite. Mont a reont eu eun templ d'an idolou, eleac'h m'ac'h adoret an diaoul. Ar sorceur a ra he beden da Lucifer, a souden an Impalaer a vel en dro deza eur maread diaoulou dindan a bep seurt figuriou cuzus. Aoun a zao ganta, hac evel heh er sonjal, e kass he zourn deou d'he dål, evit oher sin ar groas. Kerkent an oll diaoulou a guemer an teac'h. Ar sorceur en em glemm hac en em laca a nevez-flam da c'hervel Satan. An diaoulou a zeu ker huhan var ho c'hiz. Julien en deus aoun, a ra adarre sin ar groas, hac ar sperejou infernal a ia kuit.

Ar hrud eus an bistor-ma rapportet gant sant Gregor a Nazians a gant kalz a dadou santel, a reas eun trous bras er broyou tro-var-dro, da lavaret eo, a oue anavezet gant an oll.

REFLEXION.

Eur guir gristen a ra sin ar groas evel ma tihun, abars a goude ar pred, abars al labour, pa dremen eun iliz, eur groas, en eur guer, meur a vech en deis.

## TREGONVET DERVEZ.

Verc'hel mad d'hor c'hreden.

Saludomp ar Verc'hes galvet ar Verc'hes fidel, tour David, tour Olifant. Mari zo bet fidel da Zoue epad he buez, stard eu he c'hreden evel eun tour, evel eur fort savet var ar roc'h.

Ar feiz hon eus recevet er vadiziant a zo eun tenzor n'en deus ket he bar. Ar feiz a zo eur sclerijen skuillet en hon ene gant Doue. Ar sclerijen-ze a zesk deomp a heleac'h e teuomp a da heleac'h e zeomp. Ar feiz a zo d'hon ene ar pez m'a zeo au tour tan d'an dud a vor; ar pez m'a zeo ar stur d'al lestr; ar pez m'a zeo he griziou d'ar vezen.

An touriou-tan savet en huel var hord an aotchou, a lavar d'an dud a vor e peleac'h ema ar c'herrec oud pere e tleont lakat evez. Ar stur, petra hennac m'a zeo hihan, a ren ar vag pe al lestr, ervez holontez al levier. Ar griziou eat doun en douar, a zalc'h ar vezen en he za, en despet d'an avel; trouc'hit ar griziou hac e velot e herr amser ar vezen o sec'ha hac o coeza d'an douar evel m'a teui eur harr avel.

An den heb ar feiz a zo eun den collet divar he hent; ne voar mui peleac'h e za, kasset a digasset eo evel eur vag heb stur; ne zoug ket frouez a silvidiguez, evel eur vezen trouc'het he griziou ne zoug mui na deliou na frouez.

Credi e Doue, da lavaret eo, credi ez ens eun Doue; credi da Zoue, da lavaret eo credi an oll guirioneziou en deus Doue discleriet d'an dud, hac a zo desket deomp gant hor Mam Santel an Iliz catholic, apostolic a romen, ho c'hredi heb donetans, heb aoun d'en em droumpla, chetu a-ze petra eo caout ar feiz, chetu a-ze petra zo galvet ar greden gristen. Heb ar greden-ze, eme an abostol sant Paol, n'eo ket possubl plijout da Zoue. Auaout ar guir Doue a Jesus-Christ he Vap, eme an abostol sant Yan, eo ar vuez eternel. Moyen eta ebet da veza salvet m'a n'e gredomp e Doue a m'a n'e anavezomp Jesus-Christ evit guir Doue.

Pa hon eus bet an heur da c'henel en eur ¦vro gristen, er guir religion, dal-c'homp mad¦d'hor c'hreden. Tec'homp diouc'h an dud difeiz evel diouc'h laeroun a glaskfe lamet diganeomp hor madou. An hini en deus eun tensor a guz aneza en aoun ne za-fe gant al laer. Hor c'hreden a zo mil guech talvoudussoc'h eguet an oll densoriou. An drouc-spered, prinç an devalijen, a voar an dra-ze, a chetu

perac ec'h implich pep seurt moyenou evit distruja ar feiz catholic. An diaoul eo tad an oll heresion, pe ar falz credennou; bezà en deus ive he bredicatoret pere, poulzet ganta, a zeu var ar meaziou koulz hac er c'heariou, da zicrial ar religion, hon tad Santel ar Pap hac an oll Bastoret. A ue velt-hu ket bep er mare, divroidi o tont da vale en bo touez evit kinnig deoc'h levriou pere a seblant beza levriou mad, levriou devot, mes pere n'iut composet nemet evit skuill e Breiz-Izel ar vinim eus an heresiou. M'a revusit prena ho levriou milliguet, e kinniguint anezo deoc'h evit netra. Evez, bretonnet, evez oud ar hleiz cuzet dindan kroc'hen an danvad. Bete vrema, a drugare Doue, Breiz-Izel a zo bet preservet diouc'h an heresiou : hor iez, hor brezounek a zo bet eur voguer pebini en deus hon diouallet. Mes an diaoul en deus cavet bretounet falacr aoualc'h evit en em lacàt en he servich. Eur pennat amser zo, e veleur levriou gallec, levriou fall, troet e brezounec a skuillet dre ar vro, evit clask ober d'ar vretounet cbench kreden.

C'hoant a zo da oher ac'hanomp protestantet, saozoun. Evit c'hoas eo hihan an niver eus ar baysantet eu em c'hreat protestantet, petra-hennac ma kinniguer arc'hant d'ar re a renonço d au Iliz catholic. Judas guechall a drahissas hac a verzas he vestr evit eun neheuhic arc'hant, hac abaoue an hano a Judas a zo eun hano a zismegans. Kinnig arc'hant da eun den evit chench religion a zo he guemeret evit eur Judas, a zo lavaret deza en he faç : peguement e fell dit guerza da goustians?

Rac-ze ta, christenien, kassit en ho rout ar re a zeui da guinnik arc'hant deoc'h evit chench a religion. Ne velot den a zoare o renonç d'ar religion catholic evit en em renta protestant. Eun den desketmad hac a vuezeguez vad a zo stard en he greden. Eur c'hristen catholic pehini en em rent protestant a ro leac'h da zonjal n'ema ket eün an traou ganta. Ne veleur Escop na Beleg catholic ebet oc'h en em oher protestant, petra-hennac ma vent diguemeret mad gant ar hrotestantet. Guelet a rear er c'hounti ol Ministret

pe Veleyeu protestant eus ar re habila, o tilezel ho c'hargou henorabl hac arc'hanchus, evit antreal en iliz catholic. Chetu petra rea da eun aoutrou christen catholic, respount da eur protestant a lavare e zoa kalz catholiket hac en em c'hrea protestantet : ya, guelet a rear hiniennou, mes c'hui a ro deomp an dien a ni a ro deoc'h an iounen.

Eur vech c'hoas, dalc'homp mad d'hor c'hreden, a leveromp gant an ahostol sant Paol : va gloar a va henor eo anaout Jesus, a Jesus crucifiet. Ne velomp den en heur ar maro, o caout keuz da veza bevet en iliz catholic, da veza bet stard eu he greden. Chetu ama eun histor am eus lennet en eul levr gallek.

**Exempl.**

Eun Aoutron, eur General pe Kabiten soudardet, en doa collet he feiz hac en em blije e pep occasion o ticrial ar religion. He c'hreg er c'hountrol a ioa eun itron zevot pehini a zavas eur verc'h o devoa, e doujans Doue. Ar vam a varvas. Eur pennat amser goude ar verc'h a goe-

zas klan, a klan bras. Eun dervez o santout e semplea e c'halvas he zad, hac o veza croguet en he zourn, e lavaras dezs evelhen : va zad ker, n'em eus mui nemet eun neheudic amser da vevs ; livirit din, me ho ped, da behini e tlean credi, pe d'am zad pehini a lavar n'eus na Doue, nac ivern, na baradoz, pe d'am mam pehini a lavare din caret a servicha an Aoutrou-Doue er bed-ma bac e vijen eürus er hed-all. An tad s choum sebezet oll ; s la fin, an daëlou en he zaoulagad, rac kalz he karie he verc'h, e tosta oud ar goele hac e lavar : va merc'h ker, kredit hehken ar pez e deus desket deoc'h ho mam. — Pehez kentel !

Guerc'hes santel, ohtenit deomp ar c'hraç da veva a da vervel er guir iliz, en iliz santel, catholic, apostolic a romen.

Amen.



## AN UNAN A TREGONT DERVEZ.

### Menoromp ar Vere'hes.

Eur vam dare da vervel, o velet he bugale en dro dezi, bo daoulagad beuzet en daelou, a lavar dezo evit ho c'honsoli : va bugale guer, ne vouelit ket, bo kuittât a ran, mes n'eo ket evit ato. Ne ankounac'hait ket ho mam, dreist pep tra, ne ankounac'hait ket ar c'husuliou mad am eus roet deoc'h ; promettit diu beza fidel d'ho heulia evit ma varvin gant an esperans d'ho kuelet e barados Doue. Ar vugale glac'haret oll, a respount : biken ne ankounac'haimp hor mam nac ar c'hentelliou mad e deus roet deomp.

Ni zo bugale Mari, Mari a zo hor Mam. A ne seblant ket deoc'h, kristenien, clevet hirio ar Verc'hes o lavaret deomp oll a da bep unan ac'banomp : va map, va

merc'h, ne ankounac'haït ket ho mam; epad ar mis-mâ ouc'h het aketus da zont ama d'am henori, mes diouallit ne deufac'h da zislavaret dre ho puez ar merkou a garantez oc'h eus roet din : abars va c'huittât promettit din e viot fidel da servicha va map, a d'en em bellât diouc'h an assamhleou, ar c'hompagnuneziou, an ebaton pere a zo ato noazus d'an dud yaouank, a pere a zo het martezc kaos deoc'h dija da goeza e kalz pec'hejou.

Petra respountot d'ar Verc'hes? Sonjit penaos eur c'hrouadur mad ne ra a ne lavar netra hac a rafe poan pe zisplijadur d'he vam; clask a ra er c'hountrol pep occasion da ziskoes dezi he zoujans hac he garantez. Chetu eno ive petra a dleomp da oher en andret ar Verc'hes Vari hor mam. Gouzout a reomp penaos oc'h offan-Doue e tisplijomp d'ar Verc'hes pehini ne hell ket caret adversourien he map. Dioualllomp eta diouc'h ar pec'het a diouc'h an occasionou eus ar pec'het. Tud yaouank, anaout a rit ar Verc'hes evit ho mam; na ziit ket eta da oher dismegançe a dishenor d'ho mam santel, o redet

d'an dansou, d'an nosveziou, d'an ebatou ivantet gant Satan evit koll an eneou. Lezit hiviziken an daremprederez-ze pere zo kiriec da galz a bec'hejou. Sonjit alies e zouc'h hugale d'ar Verc'hes pehini e deus caret dreist pep tra ar hurete. Na zortio james eus ho kinou ar c'houmsou dishonest-ze pere a gleveur ken aliez siouas[1] en assambleou, en derveziou bras. A n'eo ket eun dra drist a glac'haras clevet hugale ar Verc'hes o coums evel hugale ar hed?

A c'hoant oc'h eus-hu da henori ar Verc'hes? Seblautout a ra din lenn e goeled ho kaloun hac ho clevet o respount : ya. Selaouit eta petra oc'h eus da ober. En em antolit e breuriez ar Rosera hac ar scapular; iit da goves d'ar sul kenta eus ar miz, da c'honeliou ar Verc'hes, kement a ma vezo possubl deoc'h; livirit ho Rosera bep sizun; assistit er Rosera en iliz aliessa ma c'hellot; hezit fidel da lavaret hoc'h Angelus teir gueich en deiz. M'ar oc'h eus hugale a servicherien, deskit dezo dre ho coumsou a muioc'h c'hoas dre hoc'h exemplou, henori a caret ar Verc'hes.

Chetu a-ze eul loden eus ar praticou a zevotion en andret ar Verc'hes Vari. Pedit ho confessour da verka deoc'h an derveziou da vont da goves a da gommunia; sentit outa ; ar guir devotion a zo fountet var an humilite.

Au drouk-spered, christenien, ne gar ket ar Verc'hes nac ar re zo devot d'ar Verc'hes. A n'eo ket an drouk-spered eo a ra m'a veleur kalz tud, goude heza great Mis Mari o tilezel an oll praticou a zevotion epad ar rest eus ar bloaz? Ya, heza e zeus tud perc bep hloaz a rai Mis Mari, a pere o devezo mez o vont d'ar Rosera da Zul, hac o lavaret ho Angelus pa zouno ar c'hloc'h, m'ar d'emint dirac tud difeiz ha dizevot. Petra, c'hui hugale d'ar Verc'hes, hoc'h eus mez o tiskoez e carit ho mam! Alo, alo, pell diouzomp hevisiken pep respet humen! Caromp hac henoromp ar Verc'hes heb aoun rac goaperez ar hed. En heur ar maro ar pez a roi deomp fizians da veza salvet eo hon devotion d'ar Verc'hes. Nac epad hor buez, petra zo doussoc'h d'hor c'halon eguet an devotion d'ar Verc'hes? Bep

pardaez pa deuac'h ama dirac imach ar Verc'hes, a noc'h eus-hu ket cavet a tanveat eur blijadur pehini a rca vad d'ho calon? Piou a oar evel ar Verc'hes, hor c'honsoli en bor poaniou, lacât ar peoc'h e leac'h an droublien, parea ar gouliou eus hon ene? Kendalc'homp eta da henori ar Verc'hes consolatourez an dud affliget, hon alvocadez, sicour ar gristenien, refuch ar bec'herien. Deomp da hardouna d'ar chapeliou savet en henor d'ar Verc'hes; dalc'homp en hon ty eun imach eus ar Verc'hes; pa dremenimp dirac eur chapel pe eun imach devot, leveromp eun *Ave Maria* evit saludi hor Mam Zantel.

## Exempl.

Lenn a reomp e buez an den eürus Crispin de Viterbe ar pez zo ama scrivet: Crispin var dro an oat a bemp bloas a ioa eat da bourmen var ar meas gant he vam. En em gaout a rejont e kichen enn imach d'ar Verc'hes. Kerkent ar vam a ia d'an daoulin dirac an imach bac a goums evelhen oud he buguel: sell, houma zo

ive da vam, lacât a ran ac'hanot etre he daouaru. Kar auezi eus a greis da galon a respet anezi evel eur Vam-Rouanez. Ar huguelic ne ancounac'heas james ar c'houmsou-ze, hac en d'oue ato evit ar Verc'hes eur garantez a vap. An nontec a viz Mae 1750, o veza var ar poent da vervel, etre kalz a hedennou all, e reas ar heden-ma d'he vam divin : *Mam va Salver, Mam galloudus, c'hui pehini a verit beza caret a respetet, bezit va alvocadez a va frotectourez, bezit va refuch a va c'honsolation ; ne abandonit ket ho puguel en he heur diveza.*

Prestic goude e rentas an huanad diveza, consolet gant he vam divin, a leun a esperans e trugarez an Aoutrou Doue.

Eürus, mil guech eürus en heur ar maro, ar c'hristen zo het devot d'ar Verc'hes, epad he vuez !

PEDEN.

Guerc'hes santel, diskuezit hepret e zouc'h hor mam; hon diouallit dious pep pec'het; kassit hor pedennou dirac Jesus

ho map ; abars kuittât hoc'h aoteriou, ni a fell deomp renevezi hor promessaou d'ho caret, d'hoc'h henori keit a ma vevimp. Amen.

FIN.



# AR MEMORARE.

Ho pezet sonch, Guerc'hes santel, n'eus bet biscoas clevet lavaret e ve bet nicun dilezet, goude beza en em lakeat dindan ho protection, goude beza goulennet hoc'h assistans, goude beza eu em erbedet ouzoc'h. Leun eus ar memes fiszians e teuan d'ho caont gant pres, Guerc'hes Mam ar Guerc'hezet; cbetn me ama, me ar brassa eus an oll bec'herien, clevit va hirvoudou. Mam ar Verb eternel, ne zisprijit ket va c'houmson, mes selaouit va feden gant trugarez.

Var ton : *Santes Mari.*

Ho pet sonch, Guerc'hes santel, n'eus bet biscoas clevet
E ve bet en e boaniou nicun abandounet;

Goude heza goulennet aicour hac assiatans,
Goude heza ho pedet, Mam dener, gant fisziaus.

Leun eua ar memes fisziaus, Mam au oll Guerc'hezet,
D'ho caout me zired hirio : O! n'a zisprijit ket
Ar pec'heur zo dirazoc'h : clevit e hirvoudou,
A gant truez, Mam Jesus, aelaouit e gonmsou.

**Peden.**

O! Mari concevet heb pec'het, pedit evidomp : ni hon eua recours deoc'h, c'hui eo hor huez, hor c'honsolation, hon esperans. Grit m'a carimp a m'a virimp ar hurete

---

## CANTIC EVIT AN DEIZ KENTA,

*pe* AN DEVEZIOU KENTA EUS A VIS MAE.

Var ton : *Santes Mari.*

Pa glevomp eo erruet eu eur,porz disanjer,

Hon tud a ioa exposet, pell zo, d'ar goal amser,
E santomp bor c'halonou o tridal gant joa,
Ac o lezel hon hirvoud, e commançomp cana.

Gnelit ar verdaidi en douar diskennet,
Heh dale tam o redet da gaout eur Vam garet;
En he c'hichen an danjer zo ancounac'heat,
Evel mogued ho chagrin gant avel zo eat.

Ni ive, Eneou christen, bugale da Vari,
Epad ar bloas alies hon eus het melconi:
Bep deis, hep beur, bep momet, e c'hellemp perissa;
An drouc-speret d'ar pec'het ne haoues d'hor poulza!

Ancounac'heomp hirio, e presans ar Verc'hes,
Hor c'hombajou perillus, hor spount hac hon enkres.
Caer en devezo satan yudal a counnari,
Ni vezo en assurans e c'hars Aoter Mari.

Hano eun Tad, eur mignoun a ra deomp plijadur :

Mes eun hano all doussoc'h a gavomp en natur;
An hano a Vam eo, hano ken dudius,
M'a ra dridal pep caloun er hed-ma ankennius!

## SANTEZ MARI.

Santez Mari, Mam Doue, e pep amser Guerc'hes;
Jesus a zo va Roue, a c'hui va Rouanez;
Evel m'a zeo va Barneur, bezit va Fatronez,
Ac evidon dirazau, bezit Alvocadez.

Etouez ho servicherien, plijet ganeoc'h va receo;
Meurbet eo douç ho servich, servich ar bed c'hoero;
Rac-se oc'h abandouui, kuittât ho Preuriez,
A ve redec gant malbeur, d'en em goll da james.

Eus va fers e promettan, ne rin ne livirin,
Netra eneb d'hoc'h henor; biken ne bermettin,

Na ve den sujet din-me, ken hardis, ken ingrat,
Da offansi Mam Jesus, eur Vam ken douç, ker mad !

Evit galloud henori an hano a zouguet,
A Vam a visericord, guir Vam Salver ar hed ;
Me a hromet aoulagi ar heorien affiljet,
Dre m'a zint oll ar memprou eus ho Map hinniguet.

Epad va huez em œuvrou, va sicourit hepret ;
Dreist pep tra var va maro, n'em abandounit ket ;
Dre ho taouarn d'am Salver, presantit va Enc,
Sur e zin d'ar Barados, var ho lerc'h goude-se.

---

## EVIT AN DEIZ,

### PE AN DERVEZIOU DIVEZA EUS A VIS MARI.

Ton : *Santes Mari.*

Hirio ahars kimmiada dious hor Mam hinniguet,
Promettomp heza fidel d'he servicha hepret :

DISCAN :

Nijit, Æl mad, a cassit d'hor Mam garantezus,
Hor promessa d'he c'haret a da garet Jesus.

Ar hed a deui adarre, gant e bromessaou,
Da glask chalmi hor speret, gounit hor c'halouou. Nijit...

Kinnic a rai deomp henor, plijadur ha danvez :
Hoguen e bromessaou, zo leun a drompierez. Nijit...

Ar sonch eus hor Mam dener, hac eus he madelez,
A choumo en hor c'halon. Ni gano da jamés : Nijit...

Mallos deomp ma tilezomp servich hor Mam garet !
Mallos deomp ma paouezomp nos deiz da lavaret : Nijit...

Mallos deomp ma vemp guelet, ni bugale Mari,
En dansou, en ebatou ! n'helfemp lavaret mui : Nijit...

Ar hloas hir ni a gavo, o c'hortoz Mis Mae :
Gant eur blijadur nevez, ni gano adar-re : Nijit...

## AR SALVE REGINA.

Ton : *Eun Doue a deu da barlant,*
pe : *Eun ton nevez.*

Salud deoc'h, Mari, Rouanez
Eus an Env hac an douar ;
Salud deoc'h, Mam a drugarez,
A greis calon ni a lavar.

DISCAN :

Itron Vari a esperans,
Sellit ouzomp a druez ;
Ni laca ennoc'h hor fiszians,
Ni ro deoc'h hor c'harantez.

PE :

Itron Vari ar Rosera,
Sellit ouzomp a druez ;
Hor fisziaus enoc'h ni laca,
Ni ro deoc'h hor c'harantez. Itrou Vari.

Salud deoc'h, sourcen a vuez,
A zousder, a esperanç ;

**Divroidi, en hon enkres,**
**Ni ho kalv gant assurans.**

**Etrezec henoc'h, Mam dener,**
**En draonien-mâ a zaelou,**
**Ec'h hirvoudomp, hed an amser,**
**Clevit hon huanadou.**

**C'hui eta hon alvocadez,**
**Varnomp-ni ho pugale,**
**Taolit eul lagad a druez,**
**Hon divoallit nos a de.**

**Pa dremenimp eus ar vuez,**
**Disquezit deomp Jesus,**
**Eus hoc'h entraillou ar frouez ;**
**Grit ma vimp ganta eürus.**

**Mari, trugarez a dousder,**
**Mari, teneridiguez :**
**Pedit evidomp hor Salver,**
**M'er meulimp gant an Elez!**

---

## EVIT BENEDICTION AR SACRAMANT.

**Adoromp oll er Sacramant an Aoter,**
**Eun Doue cuzet, eun Doue a so hor Salver**

Sperejou eürus, c'hui princet eus e lez,
Gant carantez ardant, meulit-hen da james. ( *Bis* ).

Verb eternel, evidomp oll incarnet,
An Env, ar mor, an donar oc'h eus crouet.

Dent, va Salver Jesus, deut eus an Aoter ho tron,
Da rei hrema deomp oll ho penediction.

Henor a gloar, gant carantez eternel,
Bezet d'an Tad, d'ar Map, d'ar Speret-Santel.

Meulendiou hezet d'an tri Ferson en eun Doue,
Epad an oll amser, ac en eternite.

---

## AVE MARIS STELLA.

Var ton : *Eun Doue a deu da barlant,*
pe *Itron Vari a Esperans.*

Salud, stereden luguernus,
A ziond ar mor hras savet!
Bepret Guerc'hes a Mam Jesus,
Dor eürus an Env galvet.

DISCAN :

Gloar da Rouanez au Envou,
Gloar, henor d'hor Mam denier,
Ni gano he meuleudiou,
Hirio ac e pep amzer.

Eus guinou an Æl Gabriel,
O receo ar salud-ma ;
Roit deomp eur peoc'h eternel,
En eur chench hano Eva. — Gloar...

Torrit chadennou ar pec'heur,
Ar re zall sclerijennit :
Pellait diouzomp pep goalheur,
Pep mad deomp goulennit.

Diskuezit ouc'h mam druezus,
Grit ma zai hor pedennou,
Bete tron hor Salver Jesus
Ganet eus hoc'h intraillou.

Guerc'hes dreist an oll guerc'heset,
Dreist an oll dre ho tousder,
Hon rentit neat dious pep pec'het
Douç a chast e pep amser.

Grit ma vezo pur hor huez,
Rentit hon hent disanger ;

Ma veulimp ganeoc'h da james
En Env, Jesus Hor Salver.

D'an Tri Ferson eus an Dreindet
Meuleudi, henor a Gloar
Ra vezo da james rentet,
En Env a var an douar.

## CANTIC EN ENOR SANTEZ ANNA.

Var ton : { *Itron Vari a Esperanç.* / *Un Doue a deu da barlant.* / *Goude beza communiet.* }

Saludomp gant devotion
An Itron Santez Anna :
Leveromp dezi a galon
En e chapelic ama :

DISCAN :

Santez Anna, hor Patronez,
Hor sicourit en danger,
A bezit hon alvocadez
Dirac Jesus hor Salver.

Santez Anna, mam ar Verc'hes,
A dra sur zo galloudus.
He merc'h en env zo Rouanez,
Guir vam d'hor Salver Jesus.
— Santez Anna, etc.

Pep-unan da Santez Anna,
Gant fizianç en he boaniou,
A velomp oc'h en em voestla
Hac o vont d'he chapeliou.
— Santez Anna, etc.

Ar vam evit he huguelic
D'an Itron Santez Anna
A ra hemdez eur hedennic
Hac a zesk dezan cana :
— Santez Anna, etc.

Ar soudart o vont d'an arme
D'an Itron Santez Anna
En em erhedo, a neuse
A guerzo en eur gana :
— Santez Anna, etc.

Ma teu an tourmant da c'hoeza,
Ar martolot a bedo
He Batronez Santez Anna,
A disourci a gano :
— Santez Anna, etc.

Al laboureur var he dachen,
Evit en em ziskuiza,
Diouc'h he dål a sec'h ar c'hoezen
Hac en em ro da gana :
— Santez Anna, etc.

Ar Pastor e bår ar menez,
He zenved en dro deza,
Lies-a-veach d'he Batronez,
O c'heus clevet o cana :
— Santez Anna, etc.

O vont d'ar mintin d'he zervez,
Ar micherour a hedo
Santez Anna he Batronez,
A gant fizianç a gano :
— Santez Anna, etc.

E pep korn eus a Vreiz-Izel
An Itron Santez Anna
E deus eun iliz, eur chapel ;
Deomp oll d'y da hardonna.
— Santez Anna, etc.

Evel hon tud coz, Bretounet,
Henoromp Santez Anna.
P'e z'omp klan, p'e z'omp ankenniet,
Ne skuizomp ket o cana :
— Santez Anna, etc.

# PEDENNOU MINTIN A NOS.

## VENI SANCTE.

Ton anavezet.

### Aderomp ar brezans a Zoue.

O Tad, Map a Speret Santel,
Me gred ouc'h eun Doue eternel,
Crouer an oll partont presant,
Me hoc'h ador devotamant.

### Greomp eun Act a Feis var ar mysteriou santel.

Me gred ouc'h tri ferson divin,
Ho tri ker hras, ker fur, ken din,
Disting an eil dious eguile,
Eun Doue o zri, non pas tri Doue.

Me gred ouc'h just ha galloudus,
Da rei d'ar viç a d'ar vertus,
Diouc'h ar mirit ar recompans,
Punition dioue'h an offans.

Me gred an Incarnation
A Myster hon Redemption;
C'hui Map Doue eo em c'hreat den
Evit prena-n Natur humen.

**Adoromp Jesus e Sacramant an Aoter.**

M'oc'h ador, Jesus va Salver,
Er Sacramant eus an Aoter;
Me gred em'ouc'h henna presant,
Guir den, guir Doue realamant.

**Offromp hon dervez da Zoue.**

Consacri a ran va dervez
D'ho cloar ha d'am silvidiguez,
Hac e c'hoffran va oll hoaniou
E pinijen d'am pec'hejou.

(Dious an nos e levereur):

Consacri a ran va nosvez
D'ho cloar a d'am ailvidiguez,
Hac e c'hoffran va oll boaniou
E pinijen d'am pec'hejou.

**Choumomp ama eun nebeudic da examina hor c'houstians.**

Pardon, va Doue trugarezus,
Pardon en hano va Jesus;
Keua am eus halamour deoc'h,
Gant ho graç me chencho pelloc'h.

Guerc'hes Vari, guir vam Doue,
C'hui zo va fisianç e c'houde;
A c'hui sant Joseph e fried,
Ouzoc'h ho taou m'en em erbed

O calon sacr eus va Jesus,
Calon meurbet carantezus,

Ra viot da viken caret,
A da virviken adoret.

**Evit esperout e Doue a goull-ounta hon ezomou.**

Hon Tad, pehini so en Eê, hoc'h Hano hezet santifiet. Roït deomp ho rouantelez. Ho polontez hezet great var an douar evel en Eê. Roït deomp hirio hor hara pemdeziec, ha pardouoit deomp hon offançou evel ma pardounomp d'ar re o deus hon offancet ha n'hon abandonit ket d'an dentation, mæs hon delivrit a zrouc. Evelse hezet gret.

**Evit pedi hac enori ar Verc'hes.**

Me ho salud Mari, leun a c'hraç, an Autrou Doue so gueneoc'h. Benniguet oc'h dreist an oll graguez ha benniguet eo ar fronez eus ho corf Jesus.
Santes Mari, Mam da Zoue, pedit evidomp-ni pec'herien, hremâ hac en heur eus hor maro. Evelse hezet gret.

**Evit goull Pardon eus hor pec'hejou.**

Me goes ous Doue oll-Galloudec, ous ar Verc'hea Glorius Vari, ous an Autrou

Sant Mikel Arc'hel, ous an Autrou Sant Yan-Vadezour, ous an Ebestel Sant Per ha Sant Paol, hac an oll Sænt ahalamour m'am eus pec'het hras, dre soneh, dre goms, dre œuvr : dre va fant, dre va faut, dre va hrassa faut. Rac-se e pedàn ar Verc'hes Glorius Vari, an Autrou Sant Mikel Arc'hel, an Autrou Sant Yant-Vadezour, an Ebestel Sant Per ha Sant Paul, hac an oll Sænt da bedi Doue evidon.

**Evit credi a galon an oll articlou eus ar feiz.**

Me a gred e Doue, an tad oll galloudec, crouer an eê hac an douar, hac e Jesus-Christ he vab uuie, hon Autrou, pehini so het concevet dre vertuz ar Speret-Santel, ganet gant ar Verc'hes Vari; en deus gouzanvet dindan Ponç-Pilat. So bet crucifiet, maro ha seheliet. So disquennet en Ifernou, d'an trede deiz, ressuscitet eus a varo da veo. So pignet en eê, so azezet en tu-deou da Zoue an tad oll galloudee. Ac'hano e teui da varn ar re veo hac ar re varo. Me gret er Speret-Santel, en Ilis Sautel Catolic, communion ar Sænt, remission ar pec'hejou, resurrec-

tion ar c'hic, hac ar vnez eternel. Evelse bezet gret.

## ANGELUS.

Eun arc'hel abers an Autron }
A ziskennas eus an Envou. } (*bis.*)
D'annonç da Vari va choaset }
Evit Mam da Salver ar bed. } (*bis.*)

Ave Maria.

*Eccè ancilla...*

Mari a respountas neuze :
Servicheres oun da Zoue ;
Bezet great eta em andret
Ervez m'oc'h eus din annoncet.

Ave Maria.

*Et verbum caro...*

Neuse concevas eur buguel,
Dre vertuz ar Speret-Santel ;
Hac ar Verb en em incarnet
Etouez an dud en d'eus bevet.

Ave Maria.

*Ora pro nobis...*

Pedit, Mam santel da Zoue,
Evidomp oll he Vajeste,
Ma vezimp din eus ar graçou
A bromet Jesus hon Aoutrou.

## PEDEN DA ZOUE.

Va Doue, pa hon eus desket
Gant an Eal en deus annoncet
An Incarnation eürus
Eus hon Aoutrou bo Map Jesus.

Dreizi plijet ganeoc'h ive
Scuilla ho craç en hon ene,
M'hor c'hunduo he Bassion
Da c'hloar ar resurrection.

Ni er goulen, Tad eternel,
Dre Jesus-Christ ho Map santel :
Ha ma choumo ganeomp bepret
Hoc'h assistans e pep andret.

(En amser Bask, bete sadorn an Dreindet, e leac'h an *Angelus*, e levereur ar *Regina cœli*.

En em gonsolit evit mad,
Rouanez eus an Envou;
Sec'hit pelloc'h ho taoulagad
Hac arretit ho taelou;
Ressuscitet eo ho Map
Leun a c'hloar a driomphou.

Alleluia, pebes joa
Deoc'h-hu, mam a garantez,
Deomp-ni ive alleluia,
Pebes laouenediguez,
E velet goude hor prena,
Adarre leun a vuez!

Ya, Guerc'hes, bezit joaüs,
Ho pet consolatiôn;
Ressuscitet eo Jesus,
Ervez e brediction;
Diraz'an, Mam drugarezus,
Roït deomp bo protection.

Va Done, o ressuscita
Ho Map Jesus bon Aoutrou,
E cargjoc'h ar bed a joa;
Grit deomp, dre e viritou,
A re an Itron Varia,
Mont oll da c'bloar an Envou.

GOURC'HEMENNOU DOUE A RE AN ILIS.

Eun Doue bebqneu a adori,
A dreist pep tra oll a guiri;
Evesn be bano n'a doui ket,
Nac ive netra all ebet.

Ar suliou santel a viri
E servich Doue oud he veuli.
Da dad, da vam a henori,
Evit pell amser ma vevi.

Diouall n'a lazi den ebet,
Nac a zezir nac a effet.
Lubric na vezi ket ivez
Nac a gorf nac a volontez.

Laères na miret madou den,
E guiszieguez ne ri biquen.

A enep den fals testeni
Na gaou ebet ne liviri.

Na c'hoanta dre luxur pec'hi,
Nac e sonch vil n'en em lezi.
Na souhet madou da hentez,
Evit o c'haout dre falzentez.

GOURC'HEMENNOU AN ILIS.

Ar gouelion hers a santifii,
Neuze pep labour a lezi.
Ha cleo devot a-hen-da-hen,
Sul a gouel-hers an oferen.

Eur vech er bloas da viana,
E covessai heb nac'h netra;
A da Grouer a recevi,
Da Bask devota ma c'helli.

Yun a ri an daouzec deiziou,
Ar c'horais hac ar vigilou.
Kik nemet da zeis Nedelec,
Guener a sadorn na zebr ket,



## LITANIOU JESUS.

Kyrie eleison.
Christe eleison.
Kyrie eleison.
Jesu audi nos.
Jesu exaudi nos.
Pater de Cœlis, Deus,
Fili Redemptor mundi, Deus,
Spiritus-Sancte, Deus,
Sancta Trinitas unus Deus,
Jesu Fili Dei vivi,
Jesu splendor Patris,
Jesu candor lucis æternæ,
Jesu Rex gloriæ,
Jesu Sol justitiæ,
Jesu Filii Mariæ Virginis,

Miserere nobis.

Jesu admirabilis,
Jesu Deus fortis,
Jesu Pater futuri sæculi,
Jesu magni consilii angele,
Jesu potentissime,
Jesu patientissime,
Jesu obedientissime,
Jesu mitis et humilis corde,
Jesu amator castitatis,
Jesu amator noster,
Jesu refugium nostrum,
Jesu Pater pauperum,
Jesu thesaurus fidelium,

Miserere nobis.

Jesu bone pastor,
Jesu lux vera,
Jesu sapientia æterna,
Jesu bonitas infinita,
Jesu via et vita nostra,
Jesu gaudium Angelorum,
Jesu magister Apostolorum,
Jesu doctor Evangelistarum.
Jesu fortitudo Martyrum,
Jesu lumen Confessorum,
Jesu puritas Virginum,
Miserere nobis.

Propitius esto, parce nobis, Jesu.
Propitius esto, exaudi nos, Jesu.

Ab omni peccato,
Ab irâ tuâ,
Ab insidiis diaboli,
A spiritu fornicationis,
A morte perpetuâ,
A neglectu inspirationum tuarum,
Per mysterium sanctæ incarnationis tuæ,
Per nativitatem tuam,
Per infantiam tuam,
Per divinissimam vitam tuam,
Per labores tuos,
Per agoniam et passionem tuam,
Per crucem, et derelictionem tuam,
Per langores tuos,
Per mortem et sepulturam tuam,
Per resurrectionem tuam,
Per assentionem tuam,
Libera nos Jesu.

Per gaudia tua, Libera nos, Jesu.
Per gloriam tuam, Libera nos, Jesu.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, parce nobis, Jesu.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, exandi nos, Jesu.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, miserere nobis.

Jesus audi nos.

Jesus exaudi nos.

℣. Sit nomen Domini benedictum,

℟. Ex hoc nunc et usquè in sæculum.

*Oremus.*

Domine Jesus-Christe, qui dixisti : petite et accipietis, quærite et invenietis, pulsate et apperietur vobis, quæsnmus, da nobis petentibns divinissimi tui amoris effectum, ut te toto corde, ore et opere diligamus, et à tuâ nunquam laude cessemus. Qui vivis et regnas in sæcula sæculorum. ℟. Amen.

## LITANIOU AR VERC'HES.

Kyrie eleïson.
Christe eleison.
Kyrie eleison.
Christe audi nos.
Christe exaudi nos.
Pater de cœlis, Deus, miserere nobis.
Fili, Redemptor mundi, Deus, miserere nobis.
Spiritus Sancte, Deus, miserere nobis.
Sancta Trinitas, unus Deus, miserere.
Sancta Maria, ora pro nobis.
Sancta Dei Genitrix,
Sancta Virgo Virginum,
Mater Christi,
Mater divinæ gratiæ,
Mater purissima,
Mater castissima,
Mater inviolata,
Mater intemerata,
Mater amabilis,
Mater admirabilis,
Mater Creatoris,
Mater Salvatoris,
Virgo prudentissima,
Virgo veneranda,
Virgo prædicanda,
Virgo potens,

Ora pro nobis.

Virgo clemens,
Virgo fidelis,
Speculum justitiæ,
Sedes sapientiæ,
Causa nostræ lætitiæ,
Vas spirituale,
Vas honorabile,
Vas insigne devotionis,
Rosa mystica,
Turris Davidica,
Turris eburnea,
Domus aurea,
Fœderis arca,
Janua cœli,
Stella matutina,
Salus infirmorum,
ora pro nobis.

Refugium peccatorum,
Consolatrix afflictorum,
Auxilium Christianorum,
Regina Angelorum,
Regina Patriarcharum,
Regina Prophetarum,
Regina Apostolorum,
Regina Martyrum,
Regina Confessorum,
Regina Virginum,
Regina Sanctorum omnium,
Regina Sacratissimi Rosarii,
ora pro nobis.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi,
parce nobis, Domine.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi,
exaudi nos, Domine.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, miserere nobis.
Christe, audi nos.
Christe, exaudi nos.
℣. Ora pro nobis, Sancta Dei Genitrix.
℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Oremus.*

Concede nos famnlos tuos, quæsumus, Domine Deus, perpetuâ mentis et corporis sanitate gaudere, et gloriosâ beatæ Mariæ semper Virginis intercessione à presenti liberari tristitiâ.



# TAULEN.

Pagen.




Landerneau. — Imp. de DESMOULINS Fils.

